G W A L A R N

95-96

HERE - DU

1936

REMONT JESTIN

# AR BOUDDHA

# HAG

# AR VOUDDHAADEGEZ

REMONT JESTIN

# AR BOUDDHA

# HAG

# AR VOUDDHAADEGEZ

*« Nag an neñvou nag an douar n'int va goudor,*
*Korf hag ene a zo touelladur ».*

*« Bez' ez eus eur gwarez en tu all da ved ar skiantou ».*

*« Gwazoniez d'ar Bouddha !*
*E yez an doueed,*
*En hini an Nagaed, an erevent hag an dud,*
*E yezou an holl vuhezegez, kement ha ma 'z eus,*
*Embann a ran ar Gelennadurez ! »*

E koun va mamm-guñv, n'ouie ger gallek ebet, tra ma oa ampart war lenn ha skriva brezoneg.

TAOLENN

| | Pajenn |
|---|---|
| Rakskrid | 7 |
| I. An Testennou | 11 |
| II. Buhez ar Bouddha | 13 |
| III. Ar Gelennadurez | 33 |
| IV. Danevell ar Vouddhaadegez | 57 |
| V. Bouddhaadegez a vremañ | 62 |
| Klozadur | 95 |
| Levrlennadur | 96 |
| Roll-geriou | 100 |

# RAKSKRID

Ar Vouddhaadegez a zo bet studiet abaoe pell amzer gant eun niver bras a dud, en o zouez gouizieien a dalvoudegez vras. Ha koulskoude, n'eus ket keit-se emeur deuet er C'hornog da gompren en eun doare dalc'hus ha reiz ster eur gredenn ken doun ha ken link, enni eul lec'h ken bras dalc'het gant ar gallou-deziou a brederiadur uhel hag a weladurez, ma n'eo ket aes tamm ebet gounit eur gwel damdost resis warni. N'eus nemet sellout penaos gouizieien evel Barthelemy Saint-Hilaire (a rae eus ar Vouddhaa-degez relijion an Netra), Burnouf, Rhys Davids, a grede ivez e oa an Nirvâna ar maro peurbadus, ha re all c'hoaz, o deus graet eur pikol fazi, daoust d'o meizerez ha d'o helennegez vras ; ne sellent kelenna-durez ar Bouddha nemet gant daoulagad ar poell (ha distummet c'hoaz gant plegou 'zo eus o furmidigez kornogel), nann gant an « daoulagad neñvel » -se a gomz ar Bouddha dioutañ, hag a zo ar benveg n'eus nemetañ evit tizout eur meizerez hollek ha rik eus e gomzou. Oldenberg diagent a zo deuet d'eun derez tostoc'h d'ar wirionez, re all ivez. D'am lennerien da glevout eur vouez aotreetoc'h eget va hini a-zivout an danvez-se, e kasan anezo da raklavar levr an Ao. de la Vallée-Poussin, unan eus ar vrudeta indeze-gourien a vremañ, anvet « Nirvâna ». Setu amañ eun tañva diouz ar skrid-se, a reizlec'h resis, e-keñver ar poell koulz hag ar skiant, ar gudenn :

« Ar Vouddhaadegez a gelenn hag a azlavar, *holl*

*a zo doanius, kollidik, goullo,* hogen evesaet em eus, war-lerc'h meur a hini all, ne ziskler ar reolenn-se arouez dibad ha disterded ar bed nemet evit kanmeuli an Nirvâna diwelus ha divarvel. Ha, gant muioc'h a resisted : Daoust hag an Nirvâna n'eo ket ar Peurvoud ? N'eo ket Peurvoud boudoniezel hag hollvedel ar Vrahmaiz, hogen ar Peurvoud m'en em sank ennañ ar sant dieubet, a hira eur gourzao hep bevennou, e geriou brizlennek, eur Peurvoud finvezoniezel.

...Embannaduriou nevez degouezet a ziskouez e fazied war hengoun gouiziek ar Vouddhaadegez (sellout oberou Buddhaghosa, Visuddhimagga hag an Abhidharmakoça, pennadou I ha II). Pell diouz kentelia an Nirvâna-Netra, ar skoliou meura, ar re ivez a seblant o orinou beza an hena, a zegemer da wir veza an Nann-ganet, an Dra-d'ezañ-e-unan (1).

... An holl ziskleriaduriou europat war an Nirvâna a zo bet kammveizet dre berz m'eo bet « kornogekaet » ar Vouddhaadegez.

...Ne dec'himp biken diouz ar faziou, hogen arabat eo dibab an urzierez (2) arvarusa hag an hini diaesa da embreger ».

Evidoun-me, n'oun tamm ebet eun indezegour, hogen pleustret em eus war ar Vouddhaadegez ha prederiet warni e-pad kalz a amzer, n'eo ket dre vicher, met dre zihued. Krafou teñval am eus kavet amañ hag ahont e kelennadurez ar Bouddha, hag evit implij an doare sura d'o dirouestla em eus eskemmet, a-zivout se, liziri gant kloer vouddhaat barrek-mat d'am diskleriadenna, hag o deus bet ar vadelez d'hen ober.

(1) Germaneg : « Ding an sich ».
(2) Saozneg : « method ».



Dezrevellet em eus ar brederouriez vouddhaat evit an diavaezela, evel ma tere ouz eur studiadenn n'he deus arvez all ebet nemet kinnig displegadenn eur gredenn a bouez bras, talvoudus-tre da veza studiet gant tud ar C'hornog, kristenien ha frankveizourien.

Istanbul, miz Kerzu 1935.

Distaga er geriou sanskritek ha pâli :

u : ou

c : tch

j : dj

Distaga er geriou tibetek :

u : ou

ö : eu

Distaga er geriou japanek :

u : ou

ch : tch

j : dj



# I. – AN TESTENNOU

Hervez al lod brasa eus an indezegourien, ar c'hosa testennou anavezet a zo ar re anvet « Roll pâli » (Kanou pâli), da lavarout eo, ar re skrivet er yez pâli, a veze komzet en Indez ar C'hreisteiz d'ar mare ma voe lakaet war ar paper an testennou-se. Ar yez pâli, maro bremañ abaoe pell amzer, a zo manet yez sakr Bouddhaadelez ar C'hreisteiz (Selan, Burma, Siam, Kambodj).

Ar Roll pâli a zo rannet etre an teir c'hevrennmañ : Suttapitaka (dastumad an divizou), Dvipitaka (dastumad ar reizadur), Abhidammapitaka (usvedoniez). An hini diweza a zo bet savet diwezatoc'h eget ar re all. Ar Roll en e bez a dle beza lakaet en II-vet-I-a kantved a-raok J. K., war-dro 300 vloaz goude maro ar Bouddha (480 pe 478 a-raok J. K., hervez ar jedou degemeret da wir ar peurliesa).

Daoust d'an hengoun beza kreñv a-walc'h evit rei pouez bras d'ar skrituriou pâli, ar re-mañ ne roont ket koulskoude dremm wirion ar genta Bouddhaadegez, Bouddhaadegez an Diazezour. Pe gentoc'h, ne roont ket, en eun doare peurziskleriet da nebeuta, holl neuziou ar relijion-se, an hini binvidika dre he c'healiou hag arliviou ar re-mañ. Ret eo eta, evit kaout eur skeudenn ken reiz ha ma c'heller, en em drei war-dų an oberennou all : ar « Roll sanskritek » (lod anezañ kollet), ar « Roll tibetek » pe « Kandjour », hag ar « Roll sinaat ». An daou-mañ, a-enep ar Rollou pâli ha sanskritek, a zo savet gant troidigeziou nemet-

ken. An hini diweza a zo pinvidik-dreist, ha tammou kollet eus ar roll sanskritek a zo bet adkavet ennañ, zoken er bloaveziou diweza-mañ e Japan.

Menegomp d'an diwez an « Dhammapada » (bez' ez eus unan skrivet e pâli hag eun all e sanskriteg), dastumad poziou speredel eus an uhela awen, a zo da lakaat e-touez kosa testennou ar Vouddhaadegez.

Da evesaat ez eus ivez ouz ar poent-mañ : d'ar mare m'eo bet savet an hena skrituriou sakr pâli, ar gevredigez vouddhaat a oa rannet endeo e meur a skol gredennel, gant nebeut a zisheñvelded etrezo, gwir eo.

Hervez lakadennou ar Roll pâli, ar re sura, e tisplegimp bremañ buhez ar Bouddha. Amprestou digant al Lalitavistara eus ar Roll sanskritek a strollimp ivez, dre ma 'z int skeudennus-tre.



# II. – BUHEZ AR BOUDDHA

Ganet e voe ar Bouddha war-dro 560 a-raok J.K., e liorz Lumbini e-kichen Kapilavastu, kêr-veur rouantelez vihan ar Sakyaed, e kompezenn ar Ganga, ouz troad an Himalaia, a dremen en Hanternoz dre an Nepâl. E dad, roue ar vro-se, a oa graet Suddhodana anezañ, hag e vamm Mayadevi. An ano roet d'ar bugelig neuze eo Siddharta. Diwezatoc'h, pa renas buhez an embleustrerien, ano Gotama (Gotamo e pâli) a voe roet d'ezañ, hag e-touez Bouddhaiz ar C'hreisteiz e talc'has da veza anvet er c'hiz-se, tra ma lavar kentoc'h Bouddhaiz an Hanternoz Sakyamuni (lean-digenvez ar Sakyaed) pe Shaka e Japan. Ster an ano Siddharta, pe Sarvarthasiddha, dibabet gant an tad, eo « an holl c'houestlou peurc'hraet ».

Traou marzus a zo bet dezrevellet goude diwarbenn ganedigez ar bugel dispar deut er bed da ober eürusted an holl vuhezeged, hag enno en em zispleg ar faltazi reterel :

« Goude dek miz leun, e teuas er-maez dre tu dehou e vamm en eur gaout an eñvor hag ar skiant... D'an hevelep mare, Çakra, mestr an doueed, ha Brahma Sahampati en em zalc'he dirazañ. O-daou, leun a zoujañs vras, o kounaat hag oc'h anavezout diouz e gorf ha kevrennou e gorf ar Bodhisattva (3), ..., a gemeras anezañ (etre o divrec'h)... D'ar mare-se ivez

(3) Bodhisattva : an hini en deus an anaoudegez (Bodhi) en egin ennañ.

en em ziskouezas lagad doueel ar Bodhisattva (4), ganet dre azvded klok an dellid diagent. Gant al lagad doueel-se, na vez harzet gant netra, e welas holl vodadeg an tri mil bed bras... kenkoulz hag an doueed hag an dud. Anaout a reas mat-tre soñjou hag oberiou an holl vuhezegez... Ha neuze ar Bodhisattva, e-touez tolzenn an tri mil bed bras, ne welas boud ebet kevatal d'ezañ... Ar Bodhisattva, e zremm troet war-du ar Reter, eur wech graet seiz kammed gantañ, a lavaras : « Me a vo an hini a vale dirak an holl lezennou o deus an dellid evel gwriziou ». Evel-hen, troet war-du ar C'hreisteiz, goude beza graet seiz kammed : « Dellezek e vin diouz kinnigaduriou an doueed hag an dud ». A-dal d'ar C'hornog, seiz kammed graet gantañ, ... e tistagas ar geriou a laouenidigez-mañ : « Er bed, an hini dreist oun ; er bed, an hini gwella oun. Setu amañ va ganedigez diweza, ha diwez a lakin d'ar c'hanedigez, d'ar gozni, d'ar c'hleñved ha d'ar maro ! » A-dal d'an Hanternoz, seiz kammed graet gantañ : « Hep dreist e vin e-touez an holl vuhezegez ! » Troet war-du ar rannvro izeloc'h, goude beza graet seiz kammed : « Diskar a rin an diaoul hag e lu ; hag evit an holl voudou a zo en iferniou, evit laza tan an ifern, e rin da c'hlao koumoul bras al Lezenn koueza, ma vezint leuniet a levenez gantañ ! » Troet war-du ar rannvro uheloc'h, goude beza graet seiz kammed gantañ : « Er gorre eo e vin gwelus evit an holl voudou ! » Ha kerkent ha ma voe distaget ar c'homzou-se gant ar Bodhisattva, d'an hevelep mare, bodadeg an tri mil bed bras a voe roet d'ezo da c'houzout gant eur vouez : « Setu diskouezet splann

(4) Al lagad a zo skeudennet e stumm eur c'hantig aour e-kreiz tal ar Bouddha.



naturelez ar Ouiziegez ganet diouz azvded klok Ober ar Bodhisattva (5) ».

Ar prins yaouank a voe savet gant e voereb Gotami Prajapati, hag e roas en e genta bugeliez anataduriou souezus a brimazvidigez hag a drec'hder. Edo dreist atao dre e skiant en holl vreutadegou ; gouzout a rae endeo pep tra a venned deski d'ezañ. Hag heñ bugel c'hoaz, ec'h en em roe d'ar brederidigez an douna. Emverzoud e Ober-meur a greske bemdez ennañ. Ouspenn se, ec'h en em ziskoueze ivez Siddhartha evel eur skouer a zellidou kerentiadel. Gant e geneiled, gant ar c'hoskor, gant an holl, e heulie an doare reizabuhez ar glana koulz hag ar madelezusa.

Eur wech deuet d'an oad gour, e gerent a reas d'ezañ dimezi, hag a zibabas d'ezañ evit se eur plac'h yaouank a c'hanedigez uhel, ar brinsez Gopa, merc'h Sakya Dandapani. Eun ti-meur kaer a voe roet goude an eured d'an dud nevez, hag eno, ar re-mañ n'o doa nemet tañva an holl blijaduriou d'ober. Ar prins Siddhartha, avat, daoust d'ezañ da gaout, ouspenn eur wreg habask ha karantezus, pep tra a c'hell heta mab eur roue, n'en em gave ket eürus, hag arouez berrbadus an traou eus ar bed-mañ, advlaz c'houero ar plijaduriou douarel ivez a vire ouz e ene da gavout ar peoc'h. Ar roue e dad, o verzout soñjezonou hiraezek an den yaouank, a stagas da implij pep ijin a seblante d'ezañ beza dereat evit didui e vab ha kas ar balafennou du er-maez eus e benn. Ar pez a oa gouest da ziskouez tu dibad ha glac'harus an doareou denel a voe skarzet piz diouz an domani e-lec'h ma veve Siddhartha, hag e palez hemañ korollerezed ha sone-

(5) Eus al Lalitavistara, VII.

rezed a rae strivadou karadek da liva dirak daoulagad o mestr skeudenn al levenez hag an dilez. Poan gollet. Melkoni ar prins a yae atao war greski. Eur mab a voe ganet d'ezañ, hogen an dra-se kennebeut ne zistroas ket Siddhartha diouz e brederiadennou teñval. C'hoant a zeue d'ezañ muioc'h-mui da vont er-maez eus an domani evit redek bro eun tammig ha gallout gwelout hep gaou diskouezaduriou an tonkadur denel. Eun nozvez eta, kuitaat a reas ar palez, o lezel ennañ e wreg hag e vabig Rahoula kousket o-daou evel ar c'hoskor, ar c'horollerezed hag ar sonerezed. Pa dremenas dirak ar plac'hed-mañ, skuiz, gouzizet war o fluegou, aet kuit diouz o dremm al liou oberiet hag al laouenidigez falsus, strewet aze evel paour kaez chatal, kalon ar prins a voe flemmet gant an druez hag an heug. Hep sellout mui ouz den, doaniet avat en desped d'ezañ en eur soñjal en e wreg hag en e vab, hogen ennañ kenouiziegez doun e gannadur, e kemeras penn e hent, heuliet gant e floc'h feal Tchandaka. Hemañ a ambrougas e vestr e-pad eur pennad-amzer hep gallout mirout outañ e-unan da bedi ar prins Siddhartha da zilezel e venoz kalet, dour en e zaoulagad en eur lavarout se. Siddhartha, goude beza respontet d'ar floc'h e ranke plega d'e donkadur dreistkenedel, a gimiadas dioutañ hag a gendalc'has da vale.

Mont a reas betek en em gavout er-maez eus rouantelez e dad. Neuze, en eul lec'h dizarempredet, ar prins a dennas e zilhad kaer broudet-holl gant neud aour, en em wiskas gant truilhou dastumet en eur vered, ha gant e gleze e trouc'has e vleo hir hag e varo. Heñvel e-giz-se ouz eur penedour, en eur brederia war an ijin da dizout ar Sklerijennadur meur,



a sante e oa tonket da zegemer, mont a reas eeun dirazañ, ha pa en deveze re a naon, e c'houlenne eun nebeudig riz er c'henta ti a geje gantañ. Tregont vloaz en doa d'ar poent-se.

A-raok heulia anezañ war e hent nevez, lavaromp eur ger c'hoaz war an digareziou roet gant ar Skrituriou sakr d'e ziannezlec'hiegez (Hauslosigkeit). Er Roll pali e kavomp :

« Neuze e tihunas ennoun ar ratoz-mañ : « Eun den eus ar werin en e sotoni, daoust d'ezañ beza techet e-unan d'ar gozni... a zoug damgas, heug ha diegi pa wel unan all deut war an oad : an heug a zoug en em dro outañ. Ha me ivez a zo techet d'ar gozni... Ha ret eo d'in eta, ..., dougen damgas, heug ha diegi pa welan eun den all deut war an oad ? An dra-se ne zerefe ket ouzin ». Ha pa edon o prederia evel-se, â ziskibien, pep levenez a yaouankiz a steuzias ennoun. — (Goude se ar pez a zo lavaret diwar-benn ar gozni hag ar yaouankiz a zo lavaret a-zivout ar c'hleñved hag ar yec'hed, ar maro hag ar vuhez). — Hag endra ma soñjen en doare-se ennoun va-unan, â ziskibien, pep levenez beva, a-zalc'h ouz ar vuhez, a steuzias ennoun » (6).

Hag er Roll sanskritek e c'hellomp lenn istor brudet ar peder c'hejadenn :

(Ar prins Siddhartha a zo aet d'ober eur valeadenn e karr er-maez eus liorz-veur e balez, ha daoust da c'hourc'hemennou ar roue e dad en deus lavaret e rankfe pep tra gouest da ober d'ar prins soñjal e traou

(6) Anguttara-Nikaya, levrenn I, p. 145.

glac'harus en em denna pell diouz e hent, Siddhartha a c'hoarvez gant danveziou kudennek. En em gavout a ra da genta gant eun den koz ha kabac'h oc'h en em stleja war an hent).

« Neuze ar Bodhisattva, o welout anezañ, a lavaras d'e baotr-karr :

« Piou eo, paotr-karr, an den-se, gwanet, nebeut a nerz d'ezañ, gant kig ha gwad spinac'het, ha kac'heriou stag ouz ar c'hroc'hen ? Gwenn e benn, horellus e zent, treut e gorf hag e izili, mont a ra harpet war eur vaz, bec'h warnañ, en eur streboti ! »

Ar paotr-karr a eilgerias :

« E gwirionez, Aotrou, an den-se a zo aet og gant ar gozni, pe en deus benvegennou gwanet, enkrezet eo kenañ ha n'en deus mui nerz na galloud... »

... Ar Bodhisattva a lavaras :

« Pebez reuz, paotr-karr, evit ar c'hrouaduriou dic'houzvez hag izil o deus eur spered dallet gant balc'hder ar yaouankiz, a vir outo merzout ar gozni ! ... »

(Pelloc'h e sellou a gouez war eur gour koazezet en eur c'horn eus an hent, ha goulenn a ra c'hoaz :)

« Piou eo, paotr-karr, an den-se, e gorf garo ha disliv, e holl skiantou semplaet ? Tenna a ra e alan gant poan, e izili a zo dizec'het, e greuz tizet gant ar c'hleñved ! Chom a ra tavantek, saotret gant e stronk ! »

Ar paotr-karr a eilgerias :

« An den-se, Aotrou, a zo dihuiget-tre. Gouzañv a ra gwallanken ar c'hleñved. War dreuzou an Ankou emañ erruet... »

Ar Bodhisattva a lavaras :

« Ar yec'hed a zo eta evel c'hoari eun huñvre !...



Ha piou eo an den fur a c'hellfe, goude beza gwelet eur seurt doare beza, kaout rat al levenez hag ar blijadur ? »

(Diwezatoc'h ar prins hag e ambrougerien a ya e-biou d'eun heuliad kañv).

« Piou eo, paotr-karr, an den-se astennet war eul leter ? Piou eo ar re-se, o bleo a-fuilh, o teurel hue war o fenn, bodet en-dro d'ezañ en eur skei war o bruched hag en eur zistaga pep doare hirvoudou ? »

Ar paotr-karr a eilgerias :

« An den-se, Aotrou, maro er Jambudvipa, ne welo ket ken e vamm, e dad, e vugale, e wreg. Goude beza laosket gantañ e vadou hag e di, e vamm, e dad, engroez e geneiled hag e gerent, emañ aet en eur bed all. Ne welo mui ken e gerent ».

Ar Bodhisattva a lavaras :

« Gwa ar yaouankiz keviet gant ar gozni ! Gwa ar yec'hed a vez diskaret gant pep seurt kleñvedou ! Gwa buhez an den, na bad ket pell ! Gwa hoaladuriou ar blijadurez, a douell kalon an den fur !

« Ma ne vefe na kozni, na kleñved, na maro, gant ar boan vras-se he deus evit dalc'her pemp elfenn ar bezoud !

« Mat eo ! Pa vin deuet en-dro, e soñjin en dieubidigez ! »

(Ha setu bremañ ar pedervet kejadenn)

« Piou eo, paotr-karr, an den-se, sioul hag e spered habask ? Mont a ra, soublet e zaoulagad, gwisket gant dilhadou damruz, hag oc'h en em zerc'hel ken habask-se ? Dougen a ra eul lestr evit an aluzenou, ha n'eo na lorc'hus nag otus ».

Ar paotr-karr a eilgerias :

« Aotrou, an den-se a zo eus ar re a anver

« Bhiksu ». Dilezet en deus plijadureziou ar C'hoant. Bez' en deus eur vuhez peurreiz ha hesent. Deuet eo da veza eul lean kantreer, ha klask a ra ar siouldéd a-ziabarz. Hep stagelladur, hep kasoni, mont a ra en eur c'houlenn an aluzen ».

Ar Bodhisattva a lavaras :

« An dra-se a zo mat hag a ra c'hoant d'in-me. An donedigez e stad al leaned a zo bet atao meulet gant ar re fur. Eno emañ ar pez a zo talvoudus d'an den e-unan ha talvoudus d'ar re all (7). »

Ar prins Siddharta eta, deuet da veza Sakyamuni, goude beza kendalc'het gant e hent, a erruas e-lec'h ma edo an embleustrer ha doktor brudet Alara Kalama. Heulia a reas e-pad eur pennad-amzer kenteliou an den gouiziek-se, hogen ne voe ket pell a-raok gwelout o berrentez :

« Neuze, â venec'h, ar ratoz-mañ a zeuas d'in-me : Ar gelennadurez-se ne heñch ket etrezek an distrei (diouz buhez ar skiantou), an distro, an dieubidigez, ar gorroadur, ar gweled, an dihun, ar mougadur, hogen etrezek an entro e renadurez an nann-bezoud. Hag e kavis ar gelennadurez-se skort, â venec'h, ha kerseet ganti ez is kuit » (8).

Eun arnodenn all, heñvel ouz hounnez, graet gant an doktor Rudraka mab Rama, ne voe ket gwelloc'h.

Aet skuiz gant an doktored hag o c'helennadurez brizvreutaouriezel ha kleuz, ar prins, a veze graet

(7) Lalitavistara, XIV.

(8) Majjhimanikayo, troid. K. E. Neumann, I, Dritter Teil, sechste Rede, XXVI. Amañ *distro* a dalv « Wendung », hag *entro* « Einkehr ».



bremañ Gotama, an embleustrer Gotama, anezañ, a glaskas en ec'honderiou koadek ha dizarempredet ar menez Gaya eul lec'h dereat evit ren buhez al leanedigenvez, prederia hag en em rei d'ar gwanaduriou kaleta. Pemp diskibl a zeuas d'ezañ, hag o-c'houec'h e vanjont eno e-pad c'houec'h vloaz, o prederiata e-doug eurveziou, oc'h en em gastiza, dilezet ganto holl draou ar bed-mañ, o veva diwar eun nebeut frouez ha diwar louzaouennou, gwriziou ha dour kavet er gwezegou bras. Dont a reas Gotama da veza treut-spontus, ken gwan ma n'helle hogos ken en em zerc'hel en e sav, spinac'het ha divi. Hag evit ar gounid speredel :

« Hag ivez ar wenodenn-se, ar reizadurez-se, an embleustrerez kalet-se, â Sariputto, ne gasas ket ac'hanoun tostoc'h da glokter (Heiltum) dreistdouarel ha pinvidik ar Splannder a anaoudegez. Ha perak nann ? Abalamour end-eeun n'em eus ket tizet an anaoudegez santel-se ma en em ziskouez ar berc'hen-niez anezi evel ar c'hensakradur santel da glasker an trec'h krenn war ar boan » (9)

Eun arnodadenn vras a oa bet graet : n'eo ket dre ar pinijennou hag ar c'hastizou-korf e c'heller gounit ar Sklerijenn veur. Penaos ober eta ? Heuliomp adarre buhez Gotama :

Distroet diouz embregerez ar gwanadur hep dont en-dro d'ar plijadureziou bedel, hogen oc'h en em zerc'hel war eun hent-etre gant ar vrasa furnez, Gotama a glaskas eul lec'h dereat evit ar prederiata. Azeza a reas, kroaziet e zivesker, dindan eur wezenn, hag e lakaas en e benn menel aze betek tizout ar

(9) Majjhimanikayo, I, Zweite Rede, XII.

« Bodhi » (anaoudegez weladurel, skleriadur). Da lavarout eo, santout a rae e oa deuet e boent.

An hengoun a zezrevell amañ dedennadur ar Bodhisattva. Mara (Mestr ar Bed, ar Maro, Aotrou ar plijadureziou douarel n'eo nemet gweenn ar maro. Eur ger hag eur skeudenn eo evit personela an holl draou a dremen, an holl draou mezevellus, ar bed a-bez gant e c'halloud a lubanerez, lakaet e-barz ar c'horf, benveg ar C'hoant, kement tra en eur ger n'en deus nemet eur beza touellus, hep gwir naturelez) o welout pegen gwallus evitañ hag e impalaeriez e vije oberiadegez an Den-meur, a zeuas da arnodenni lakaat anezañ da c'houita war e bal. Setu amañ ar c'hosa doare-danevell a-zivout an darvoud-se (a zo e gwirionez skeudennadur ar stourm-ebarz a freuzas ene ar Bodhisattva a-raok e zonedigez e goulou an Anaoudegez hollek) :

« En amzer-se, Mara an droukspered a dostaas ouzin..., a-sav em c'hichen, â Ananda (diskibl gwella karet ar Mestr), Mara an droukspered a gomzas ouzin evel-hen : « Kae bremañ e-barz an Nirvâna (10), â Wenvidig, kae bremañ e-barz an Nirvâna, â Beurc'hraet; setu bremañ deuet evit ar Gwendivig amzer an Nirvâna ». Tra ma komze e-giz-se, â Ananda, ez eilgeriis da Vara an droukspered gant ar c'homzou-mañ: « Ne din ket e-barz an Nirvâna, â Zroukspered, a-raok beza gounezet d'in evit diskibien menec'h fur ha desket, selaouerien amprouet ar Gelennadurez, barrek war ar Gelennadurez, o heulia ar Gelennadurez, mailh er vuhez reiz, o kerzout gant hent ar Gelennadurez, a c'hello embann pell, deski, lakaat da anaout, displega, dizolei, diskleria pez o deus klevet eus genou o Mestr, a c'hello diskar ha kas da get dre ar Gelennadurez an eneplavar a savo e benn (11)... Ne din ket e-barz an Nirvâna, â Zroukspered, a-raok m'en devo an doare-beva santel a brezegan en em astennet, a-raok m'en devo kresket hag en em skignet dre ar bobl ha ma vo bet kemennet d'an holl zenelez » (12).

Goude beza trec'het evel-se an dedennadur, ar Bodhisattva a dizas e-kreiz an noz ar Sklerijennadur peurc'hraet. Hiviziken, eur Bouddha e voe (ar ger Bouddha a dalvez kement ha « skleried »). Petra eo ar Sklerijennadur-se ? Studiet e vo pelloc'h er pennad a-zivout ar Gelennadurez. Kendalc'homp evit bremañ gant darvoudou buhez ar Bouddha. Hemañ en doa pemp bloaz ha tregont er mare ma teuas da dizout stad ar Vouddhaed.

Chom a reas c'hoaz el lec'h ma edo neuze e-pad seiz sizun da brederiata war an holl gudennou a dlee stumma e genreizadur. Eur wech frammet hemañ hag urziet pep kevrenn ennañ, dont a reas ar Bouddha da soñjal pegen kalet e vije kavout tud dare da selaou, da gompren ha da heulia e gelennadurez :

« E spered ar Gwenvidig, tra ma vane er gouelec'h, e tarzas ar veizadenn-mañ : Dizoloet em eus ar Wirionez doun-mañ, diaes da verzout, diaes da gompren, dishabaskaus, dreistkenedel, trec'h da bep poellad, dis-

(10) Sellout pelloc'h.

(11) Bez' e c'heller merzout amañ dioustu ez eo ar Vouddhaadegez ar relijion n'eus nemeti o veza chomet hep skuilha gwad evit en em leda pe en em zifenn. Morse n'eo bet impljet ganti an nerz a-enep an dud difeal pe oc'h en em zistaga gounezet dre ar diouti. Evel-se he deus kollet broiou bras c'hendrec'herez dirak nerz gouez ar Vuzulmiz.

(12) Mahâparinibbanasutta, p. 30 sqq. — Lalitavistara, p. 489. Gwelout ivez Windisch : Mara und Buddha, p. 64 sqq.

trilhet, a c'hell beza meizet gant ar fur hepken. Evit an denelez en em zifret amañ, e troenn ar bed he deus he chomadur hag ennañ e kav he flijadur. Evit an denelez en em zifret amañ e troenn ar bed, eun dra diaes da dizout gant ar spered e vo lezenn an abegelez, chadennadur an abegou hag an heuliadou. Hag eun dra diaes-tre da dizout gant ar spered e vo c'hoaz donedigez en digeflusk an holl zarvoudennou, dizalc'h diouz traou an douar, mougadur ar c'hoantidigez, paouez an het, ar Pal, an Nirvâna... » (13).

Hogen ne badas ket e spered ar Gwenvidig ar soñjou digalonekaus-se, hag e stagas gant e brezegerez en eur lavarout :

« Ra vo digor d'an holl dor ar beurbadelez, ra selaouo an hini en deus diskouarniou ar Gomz ha ra gredo anezi ! » (14).

Da rei d'ezo e ziskleriaduriou, e soñjas ar Bouddha da genta en daou vestr, an daou zoktor en doa studiet gwechall dindan o renadur. Mont a reas d'o c'havout, hogen maro edont o-daou. O soñjal neuze er pemp diskibl o doa en em roet a-gevret gantañ d'an embleustrerez er gouelec'h, ar Bouddha a gemeras hent Benares, pa ouie edont eno. Ar pemp embleustrer a gendalc'he atao gant o gwanaduriou. Klevet o doa komz eus ar c'hemm bet c'hoarvezet e buhez o mestr, ha fellout a rae d'ezo, pa en em gavje en-dro ganto, diskouez o dic'hrad d'al « lipous », d'ar « plijadurezus » Sakyamuni. Hogen ne voent ket, pa zegouezas ar Bouddha,

(13) Vinaya, Mahâvagga, 1, 5, 2 sqq. — Majjhimanikayo I, p. 167 sqq.

(14) Id.



evit mirout da sevel ha da saludi anezañ gant doujañs. Setu perak e reas ar Mestr dirazo e genta prezegenn (Houmañ a zo a dalvoudegez vras evit ar brederouriez vouddhaaat ; roet eo amañ bremañ hep addispleg ; ar pez a zo enni a vo imbourc'het pelloc'h).

Komz a reas eta ar Gwenvidig evel-mañ :

« Bez' ez eus, â venec'h, daou enebour, a rank an hini a ren eur vuhez speredel chom pell diouto. Pere eo an daou enebour-se ? Unan a zo eur vuhez a blijadureziou, gouestlet d'an dudi ha d'an orged ; izel ha loudour eo, gin d'ar spered, dizellid, didalvoud. Egile a zo eur vuhez a emgastizou ; an dra-se a zo glac'harus, dizellid, didalvoud. Diouz an daou eneb-se, â venec'h, ar Peurc'hraet en deus en em zalc'het pell, ha kavet en deus ar wenodenn a dremen etrezo, ar wenodenn a zigor an daoulagad hag an ene, ar wenodenn a gas betek an arzao, ar ouiziegez, ar Sklerijennadur, an Nirvâna. Ha pehini eo, â venec'h, ar wenodenn-etre-se en deus kavet ar Peurc'hraet, hag a gas betek an arzao, ar ouiziegez, ar Sklerijennadur, an Nirvâna ? Ar wenodenn sakr an hini eo, gant eiz skourr a zo anvet : feiz c'hlan, youl c'hlan, lavar glan, ober glan, doareou-beva glan, pleustrerez glan, koun glan, prederiadur glan. Hounnez eo, â venec'h, ar wenodenn-etre en deus kavet ar Peurc'hraet, a zigor an daoulagad hag ar spered, hag a gas betek an arzao, ar ouiziegez, ar Sklerijennadur, an Nirvâna.

« Setu, â venec'h, ar Wirionez santel diwar-benn ar Boan : ar c'hanedigez a zo poan, ar gozni a zo poan, ar c'hleñved a zo poan, ar maro a zo poan, an unvaniez gant ar pez na garer ket a zo poan, an disrann digant ar pez a garer a zo poan, chom hep kaout

ar pez a c'hoantaer a zo poan, pemp strollad ar stagadurez a zo poan (15).

« Setu, â venec'h, ar Wirionez santel diwar-benn orin ar Boan : ar Sec'hed (16) eo a vlen diouz azganedigez betek azganedigez all, ambrouget gant ar blijadur hag ar wallc'hoantegez, o kavout amañ hag ahont e vennad : Sec'hed d'ar blijadur, Sec'hed d'ar beza, Sec'hed d'an nann-diarzao (17).

« Setu, â venec'h, ar Wirionez santel diwar-benn lamedigez ar Boan : moug ar Sec'hed dre beurvantradur ar C'hoant, o harlui ar C'hoant, o tilezel anezañ, oc'h en em zieubi dioutañ, o tremen hep leuskel d'ezañ an distera lec'h.

« Setu, â venec'h, ar Wirionez santel diwar-benn an hent a gas da lamedigez ar Boan : ar Wenodenn sakr eo, gant eiz skourr, a vez anvet : feiz c'hlan, youl c'hlan, lavar glan, ober glan, doareou-beva glan, pleustrerez glan, koun glan, prederiadur glan.

« Setu aze ar Wirionez santel diwar-benn ar Boan. Er c'hiz-se, â venec'h, war ar c'healiou-se n'en doa den ebet soñjet enno em raok, o deus va daoulagad en em zigoret : er c'hiz-se e paras dirazoun ar Skiant, an Anaoudegez, ar Gouzout, ar Gweled. — Ar Wirionez santel diwar-benn ar Boan, ret eo he c'hompren. — Ar Wirionez santel diwar-benn ar Boan, komprenet em eus anezi...

(15) Germaneg : *die fünf Gruppen des Anhaftens*, da lavarout eo ar strolladur o kenaoza ar bersonelez : korf, santadur, merzadur, trivliadou, anaoudegez.

(16) D'ar vuhez, « Youli-Beva » Schopenhauer.

(17) Lavaret evit ar re a gred n'eus netra ken goude ar maro, hag a gav d'ezo beza dieubet pa vint aet kuit diouz ar vuhezmañ.



« ... Ha keit ha n'em boa ket, â venec'h, anaoudegez ar peder gwirionez-se gant sklerijenn beurc'hraet, ..., e ouien ivez, â venec'h, n'em boa ket tizet, er bed-mañ, gant bedou an doueed, gant bed Mâra ha Brahmâ, e-kreiz an holl vuhezegez, gant an embleustrerien hag ar Vrahmaned, n'em boa ket tizet ar rez hollzreist a Vouddha. Hogen, â venec'h, abaoe m'em eus gant sklerijenn beurc'hraet anaoudegez ha gweled gwirion, ..., abaoe neuze, â venec'h, e ouzon em eus gounezet, er bed-mañ, gant bedou an doueed, gant bed Mâra ha Brahmâ, e-kreiz an holl vuhezegez gant an embleustrerien hag ar Vrahmaned, gant an doueed hag an dud, em eus gounezet ar rez hollzreist a Vouddha. Hag em eus anavezet hag em eus gwelet : dishualet oun da virviken ; setu amañ va ganedigez diweza ; n'eus hiviziken ganedigeziou nevez ken evidoun ».

Er c'hiz-se e komzas ar Gwenvidig ; hag ar pemp manac'h, laouen, a ganmeule lavar ar Gwenvidig » (18).

Eur wech echuet gant ar sant e brezegenn, n'eus nemet eur garm :

« Ar Gwenvidig en deus graet da rod al Lezenn trei ».

Ar pemp manac'h a zegemeras an urzidigez diouz daouarn ar Bouddha, a roas anezi d'ezo en eur lavarout :

« Tostait, â venec'h ; ar Gelennadurez a zo prezeget mat ; bevit e santelez evit lakaat diwez da bep poan ».

Setu penaos e voe ganet ar Gumuniez, o lakaat

(18) Mahâvagga, I, 6, 10 sqq.

klok an triad : Bouddha, Dhamma (al Lezenn), Sangha (19) (ar Gumuniez).

Diwar neuze betek e varo, da lavarout eo, e-pad pemp bloaz ha daou-ugent, ar Bouddha a stagas da brezegenni dre ar broiou, o kreski dalc'hmat niver e ziskibien, o c'hounit diniver tud lik, o tiazeza start stradadennou al Lezenn (pez a zo eun doare da gomz, rak e Lezenn Vouddha n'eus diarvarouriez ebet) dre e ziskleriaduriou, e genteliou, e eilgeriaduriou da Vrahmaiz. Ober istor abostolerez hir ar Bouddha a vefe a-walc'h evit leunia ouspenn eul levr evel hemañ. Menegomp hepken eta, en eur dremen buan, unan bennak eus an darvoudou brasa a c'hoarvezas e-pad ar mare-se :

Bimbisâra, roue Magadha, goude beza klevet komzou ar Bouddha, en em lakaas ezel lik er Gumuniez, ha chom a reas da veza e-pad e vuhez unan eus feala keneiled ha gwarezourien ar relijion nevez. E kêr-veur rouantelez Magadha eo e c'hounezas ivez ar Bouddha an daou zen sellet evel ar re genta goude ar Mestr er Gumuniez yaouank : Sariputta ha Moggallana, brahmaned o-daou (Diouz ma tegouez amañ, ret eo merzout eo bet dic'hrataet gant ar Bouddha kenreizadur ar c'hastaou ; er Sangha e veze degemeret tud eus an holl stadou kevredigezel, dre ma vezent dellezek). Eun nebeut amzer goude se ez erruas ar Gwenvidig e Kapilavattu, e gêr c'henidik. E gerent hag an holl a reas d'ezañ eun degemer leun a levenez, hag eno eo e teuas en Urz kenderv ar Bouddha, Ananda, anavezet evel keneil-kuzul ha letanant ar Mestr.

(19) Pe Samgha.



Eun dra a bouez c'hoaz a c'hoarvezas e Kapilavattu: krouidigez urz al leanezed, rak betek neuze n'oa nemet gwazed er Sangha. Ar Bouddha a reas evel-se war bedenn e voereb Gotami, a voe al leanez kenta. Ha war-lerc'h an degouez-se, strollad ar venec'h a gemeras en-dro, da heul o Mestr, hent an abostolerez. Penaos e vevent ? Diouz ar beure, ez aent gant eur skudell goad dre straedou ar c'hêriou pe ar c'heriadennou evit kaout diouz dourn an dud vadelezus an nebeut boued a yae d'ober ar pred n'oa nemetañ en devez. Hag echuet hemañ, ar Bouddha en em roe d'ar prederiadur, pe a brezege ar Gelennadurez. Anat eo ne veze ket heuliet gant an holl dud degemeret en urz. Manatiou a saved amañ hag ahont, renet gant diskibien amprouet.

Pevar-ugent vloaz en doa ar Bouddha, pa gouezas klañv e Beluva. Santout a reas edo deut evitañ ar mare da guitaat ar bed a vezevelladur-mañ. Koulskoude, kenderc'hel a reas gant e hent ; tizout a reas gant e vagadig diskibien kêr Vesali, ha daoust d'e wanded, e fellas d'ezañ ober c'hoaz evel boaz e gest er straedou. Hag e lavaras d'ar venec'h :

« E gwirionez, â venec'h, e lavaran d'eoc'h : holl draou an douar a zo kollidik ; stourmit hep ehan. Eun nebeut amzer c'hoaz, ha Nirvâna ar Peurc'hraet e vo ; a-raok tri miz ac'halen, ez aio ar Peurc'hraet e-barz an Nirvâna. Va buhez a zo tost d'he diwez. Mont a ran kuit ; c'houi a chom ; eul lec'h a vinic'hi a zo dare evidoun. — Bezit war evez ha renit atao eur vuhez a santelez. — Dalc'hit kadarn, â ziskibien, ha dibaouez ho spered prest. — An hini a en em zalc'h dalc'hmat feal d'al lavar a wirionez, hennez a en em

ziframm diouz daouarn ar C'hanedigez hag ar Maro, hag a diz dibenn pep poan » (20).

Antronoz, ar Bouddha a gemeras hent Kusinâra ; met a-raok tizout ar gêr-se, e santas e oa gwall glañv. En diwez, evelato, ar Gwenvidig hag e venec'h a bakas Kusinâra, hag eno e lavaras neuze ar Bouddha d'e ziskibl karet :

« Kae, Ananda, da aoza d'in etre diou wezenn c'hevell eur gwele troet e benn war-du an Hanternoz ».

Ananda, an diskibl karet gant e Vestr, a aozas eta etre diou wezenn sâla ar pez a oa goulennet digantañ. N'oa ket ar mare ma vez ar gwez-se e bleuñv, ha koulskoude an diou-se a voe goloet a vleuniou eus ar c'haera ; hag eur wech astennet ar Bouddha etrezo, eun doare erc'h frondus a gouezas flour war ar c'horf e-harz ar maro, tra ma kleved en neñvou kenganou paradozel oc'h enori ar Sant da eur e varo.

« Hag ar Gwenvidig a lavaras d'an azaouezus Ananda : « Goloet-holl gant bleuniou eo an diou wezenn c'hevell-se, â Ananda, daoust n'emañ ket rannvloaz ar bleuniou ; ha war gorf ar Peurc'hraet e kouez o bleuniou, e kouezont a-bil, e kouezont a-boullad ; kenganou paradozel a glever en aer, evit enori ar Peurc'hraet. D'ar Peurc'hraet avat e teu c'hoaz eun enor all, eur veuleudigez all, eur wazoniez all, eur c'heheleréz all, eun doujadur all. An diskibl, an diskiblez, ar breur lik, ar c'hoar lik a seven ar Gelennadurez, a zo mailh war ar Gelennadurez, a vev hervez ar Gelennadurez ; setu aze ar re a ro ar gwella d'ar Peurc'hraet enor, brud, keheladur ha gwazoniez ».

(20) Mahâparinibbânasutta.



(Ananda, aet kuit, a leñv, leun a c'hlac'har. Ar Bouddha a laka kemenn d'ezañ dont en-dro en e gichen hag a lavar :)

« Arabat d'it, â Ananda, hirvoudi ha digalonekaat. Daoust ha n'em eus ket lavaret d'it ? An holl draou a vez karet gant an den, an holl draou a hoal anezañ, diouz an holl draou-se e rank kimiadi, beza diouerет, beza distaget... Penaos eta, Ananda, e c'hellfe pez a zo ganet, tarzet, kemm-digemm, chom hep tremen ? Ne c'hell ket beza. Te, avat, Ananda, enoret ec'h eus pell amzer ar Peurc'hraet, dre denerded ha dre hegarated, gant levenez, hep gwidre, hep strisadur, e sperede, e lavar, en ober. Graet ec'h eus ar vad, â Ananda, Kendalc'h d'hen ober, ha dizale e vi dieubet diouz da bec'hedou » (21).

An noz a goueze hag an dud a veve er vro ma edo ar Bouddha enni a zirolle niverus, ar re uhel hag ar re izel, evit gallout gwelout eur wech c'hoaz ar Mestr, ken tost neuze d'e varo.

Subhadda, a heulie eur relijion all, hag en doa bet c'hoant da gomz gant ar Bouddha, a zeuas ivez hag a zegemeras kredenn hemañ. An hini diweza da veza gounezet d'ar Vouddhaadegez e-pad buhez ar Mestr eo hennez.

Eun nebeut amzer a-raok mervel, e lavaras ar Bouddha da Ananda :

« Bez' e c'hellfe c'hoarvezout, Ananda, e soñjfec'h er c'hiz-mañ :

« Al Lavar en deus kollet e Vestr ; n'hon eus mui a Vestr. Arabat eo kredi evel-se, Ananda. Ar Gelennadurez, Ananda, hag al Lezenn am eus displeget ha

(21) Mahâparinibbânasutta.

prezeget, setu aze ho Mestr, pa vin aet kuit ! »

Ha d'an diskibien :

« E gwirionez, â ziskibien, e lavaran d'eoc'h : an holl draou a zo, a zo kollidik ; stourmit diehan ».

Ar re-mañ a voe e gomzou diweza. E spered a savas dre eiz derez ar spluidigeziou (22) betek an Nirvâna, ha pa 'z eas e-barz an Nirvâna, an doue Brahma a zisplegas ar poz-mañ :

« Er bedou, an holl veza a zibourc'ho eun devez pep buhez korfel, evel ma 'z eo aet hizio ar Bouddha, prins an Trec'h, Mestr-meur ar Bed, ar Galloudus, ar Peurc'hraet, en Nirvâna ».

(22) Germaneg : die Versenkungen (pâli : jhânâ).



# III. - AR GELENNADUREZ

Ar Vouddhaadegez a zo eur brederouriez uhel, ijinus, pinvidik-tre hag eeun war eun dro, diaes-tre da gompren evit tud ar C'hornog. Va gwella a rin evit rei ha displega bremañ he doare. Evit beza berr, ne lezin netra a bouez hep e venegi. Ne rin ket avat kalz a arroudou, na vefe diwez ebet da ginnig diouto (pelloc'h end-eeun e vo kavet testennou war ar Gelennadurez c'hoaz). Hogen bez' e c'hellan diogeli ar pez a skrivan diwar-benn ar Sangha, a zo diazezet start.

Da genta, distrouezomp al lec'h diouz ar faziou pounnera, a zo beo c'hoaz e-touez tud 'zo er C'hornog, ha lavaromp : ar Vouddhaadegez n'eo ket eul lieshadoueadelez ; ar Bouddha n'eo ket eun doue, hag an Nirvâna n'eo ket eun netraidigez. Evit kompren mat lec'hiadur meizerezel ar Vouddhaadegez, ret eo lakaat a-gostez an doareou-prederia o tarvezout diwar kenreizaduriou prederouriezel pe feizel broiou ar C'huz-Heol, rak diforc'h a zo etre an tres da sellout ouz an traou amañ hag ahont.

Setu eta al lec'hiadur bouddhaat :

Pa evesaer ouz holl rakvoudou ar skeudennadur, e veizer n'eus hini ebet anezo na vefe ket penvestet da lezenn hollek ar gollidigez. Gwiriadur-diazez : pep tra, ha korf ar sellour evel ar rest, en deus eun orin, eun emdrôad hag eun diskar. Hag an dra-se zoken a zo gwir e sell obererezio ar spered stag-ha-stag ouz an darvoudennou. Tarza a reont, ha steuzia goude se. Hollek ha peurbadus eo deveridigez an Diskouezataet,

en hemañ ar bed ha binviou korfel ha speredel ar Stagadur, ar Pegadur ouz ar bed. Met bez' ez eus er spered eur c'halloudez uhel a weladur, hag a zo ennomp mouez an Nann-Diskouezataet, ar Peurzalc'hus. Ar c'halloudez-se n'he deus netra d'ober gant ar poell-dezastum (hemañ e dalc'h gant ar bed darvoudennek). Bez' ez eo eun diskuliadur gweladurel a-eneberez ouz an Diskouezataet, a zo santet evel Nann-Me (Anatta), hag eur galvadur digant eun « Dra all », dic'hallus da gompren, peogwir emañ dreist ar meizerez, eun « Dra » (ret eo implijout eur ger bennak, hag an hini gwana ar gwella), na yaus na nac'hus, na korfel na speredel, na Beza na Nann-Beza, er-maez eus an amzer hag an ec'honder.

Diazez ar Vouddhaadegez eo se :

Bez' ez eus eur Gweladur uhel, adsked ar Peurvoud ennomp, hag a vez santet e diou neuz : 1. spisverzadenn kollidigez an holl draou diskouezataet (ar Bed hag ar Me darvoudennek) ha 2. dedennadur gweladurel digant eun Dra dreist pep meizerez, a zo santet eno evel hor gwir natur, daoust na c'hell e giz ebet kemer ne vern pe euslavar (23). En eun doare all : ez en em santomp enebet ouz an Darvoudenneg, hag unvanet er gweladur uhel-se gant an « Dra-all », an dreistlavar.

Ar pez a c'heller lavarout c'hoaz eo :

Ar Peurzalc'hus eo an dra n'eus nemetañ. An traou kollidik, an darvoudennou a zo mezevelladuriou ha netra ken.

(Arabat kemerout ar c'henreizadur-se evit eun hollzoueadelez. Rak ennañ n'eus ket a zerc'hvoud gouest

(23) Germaneg : Aussage.



da c'hoari eur roll hollzoueat : pep euslavar a zeu diouz ar poell, hag hemañ a zo diskouezataet evel an darvoudennou all. Ar pez a zedenn er Weladurez n'eo na Beza, na Nann-Beza, na Dont-da-Veza, ret eo hen lavarout c'hoaz. Santout a reer anezañ, hag ez eneber ouz an Diskouezataet, estren neuze, ne c'heller ket displega perak na penaos, peogwir n'emeur ket war an dachenn genboelladel (24). Neuze, — hag ar wirionez-mañ a zo eun neuz all eus ar re zispleget, — spered an enboud a sant ez eo, adalek ar poell betek an obererеziou santidik, eur strollad darvoudennou, eun dra vezevellus ha kollidik evel ar c'horf hag holl endalc'had ar skeudennadur. Ar spered eo evit an enboud an diskouezataet dihanterouriek eus an « Dra all », tra ma 'z eo ar c'horf hag ar bed an diskouezataet hanterouriek (dre hanterouriez ar « spered » endeeun).

E berr : an Dra Gevrinus, ar Peurvoud, santet e stadou uhela ar galloud a weladurez eo eun domani estren d'ar meizad (ar meizad e-unan n'eo nemet eun darvoudenn) ; hogen a-gevret e vez santet an holl draou n'int ket an « Dra »-se, an holl draou-se a zo mezevelladur. N'eo nemet pa vimp dieubet gant ar maro diweza diouz hor spered, hor c'horf ha darvoudennou ar Bed, ma teuimp e-barz ar Peurvoud dreist pep euslavar yaus pe nac'hus, na Beza, na Netra, a zo an Nirvâna. Domani an Nirvâna a zo bezañs pep tra : ene, korf ha bed, rak n'eus nemetañ ha n'eo ket mezevellus.

Arabat eo kredi e c'hoarvezfe evel-se eun disrann er spered, etre ar gevrenn darvoudennek hag an hini

(24) Germaneg : begrifflich.

e tarz enni ar weladurez. Nann. Kenouiziegez weladurel eun « Dra all », eun « Dra » n'eo netra eus ar pez a welomp, klevomp, meizomp, santomp, a zo spisverzadenn gant an Nann-Diskouezataet dioutañ e-unan e-barz an Diskouezataet-mezevelladur ; da lavarout eo, ar weladurez-se a zo eur goulou peurvoudek, eun testeni roet d'ezañ e-unan en eun doare peurvoudek gant ar Peurvoud diskouezataet. Gwir Beurvoud eo er goulou-se. A-hend-all, en holl zarvoudennou speredel eo diskouezataet. Er goulou-se eo ar Gwir, hogen ne c'hell ket beza tizet. En darvoudennou eo ar pez a zo danvez d'ar prederiata ha d'ar vuhez santidik, holl traou kollidik hep gwir veza.

An Nirvâna eta ne c'hell beza na meizet na displeget. Euslavar ebet evitañ. Eun tañva gweladurel dioutañ a c'heller kaout pa biaouer an donezon d'en em sevel betek aze.

« An Nirvâna ne c'hell ket beza diskleriet, peogwir eo dreistdiraez d'ar poell ; ha dre-se ez en em ziskouez peurbadus ha digemmus... An dezastumidigez kenboelladel a zo frouez end-eeun daskemmadennou ar bed darvoudennek hag hor stokou berrhoalek, ha rakstummet ganto. Ma c'hell an dezastumidigez-se beza, evel ijin, talvoudek kalz pe nebeut evit en em drei war-du an Nirvâna, n'eo ket koulskoude eur finvezelez, na zoken eur c'hallusted da heñcha betek hemañ... An Nirvâna n'eo ket eur stad... An Nirvâna n'eo ket eun netraidigez... A-hend-all n'hellan ket lavarout muioc'h d'eoc'h, rak n'oun ket gouest da veza dreist d'eur Bouddha evel Çakyamuni, en deus anzavet e-unan e zic'halloudez d'hen diskleria » (25).

(25) Diouz eul lizer kaset d'in gant an Anagarika Lh..., abad eur manati bouddhaat.



Ar Bouddha e-unan a lavaras :

« Bez' ez eus, â Bhiksu, eun Nann-ganet, eun Nann-degaset, eun Nann-graet, eun Nann-rakstummet » (26).

Ha c'hoaz :

« Bez' ez eus, â Bhiksu, eun domani, ennañ na douar na dour, na tan nag avel, na domani diziwez an ec'honder, na domani diziwez ar genouiziegez, na domani an ne-vern-peseurt-bezañs (27), na domani ar merzadur-hag-ivez-nann-merzadur, nag ar bed-mañ nag eur bed all, nag al loar nag an heol. An dra-se a anvan, â venec'h, na Mont na Dont, na Menel na Tremen na C'hoarvez. Hep harp, hep dilec'hierez, hep diazez eo an dra-se ; bez' ez eo end-eeun diwez ar Boan ».

« Diaes da welout, e gwirionez, eo an Nann-Me ; diaes da welout eo ar Wirionez » (28).

Lenn a reomp ivez :

« An holl vedou a zo ganet er mezevelladur ; n'eus ket a wir veza danvezel : ha gwir vezañs an dra-mañ, ar Bouddha hepken e anavez » (29).

Rak ar Bouddha n'en deus ket diskuliet holl deñzoriou e skiant. N'en deus lavaret nemet an traou gouest da veza meizet gant an dud ha da dalvezout d'ezo. Setu ar pez a zo displeget e parabolenn deliou ar çimçapa (30) :

« (Ar Bouddha) a gemeras en e zourn eun delienn

(26) Udana, VIII, 3. — Itivuttaka pennad 43 ; h. a.

(27) Troet diwar ar germaneg : Gebiet des Nicht-irgend-etwas-seins.

(28) Udana, VIII, 1, 2.

(29) Avatamsakasutra.

(30) Çimçapa : ano eur wezenn eus Bro-Indez.

bennak, hag a lavaras d'ar venec'h : « Petra 'soñjit ? An nebeut deliou-mañ a zo niverusoc'h eget deliou holl wez ar c'hoadig, pe nann ? »

« Ar venec'h a eilgerias : « N'int ket niverus, an deliou a zalc'h an Aotrou en e zourn ; niverus-tre, avat, holl zeliou an holl wez er c'hoadig. — Evel-hen, â venec'h, bras eo ar pez am eus desket ; bihan-tre, ar pez am eus kelennet d'eoc'h. Ha koulskoude n'em eus ket graet evel an doktored a zalc'h o dourn serret hag a vir o c'hevrinou evito : rak displeget em eus d'eoc'h ar pez a oa talvoudus evidoc'h... hogen n'em eus ket displeget d'eoc'h ar pez a oa didalvoud ».

Piou eta eo ar Bouddha ?

N'eus ket nemet eur Bouddha. Ar bed diskouezataet a zo peurbadus, ha diniver hedad ar Vouddhaed. Eur Bouddha a zo en eur marevez ęus ar bed uhela Kenouiziegez a gemer ar Peurvoud dioutañ e-unan er stad diskouezataet. An den sklerijennet-se a zo fetisidigez an derez uhela a diz an Nann-Diskouezataet (an Dreist-pep-tra, e spisverzadenn weladurel e wir vezañs ; « bezañs » n'eo nemet eur ger, rak an « Dra all » a zo dreist bezañs kement ha ne vern peseurt euslavar) ; da lavarout eo, ennañ e tiz ar Peurvoud diskouezataet ar poent tosta d'ar Peurvoud peurvoudek. Evel-se, ar Vouddhaed a zo uheloc'h, brasoc'h ha kehelusoc'h en holl vedou, eget n'eus forz peseurt boud, doue pe zen. Ha pa zeu da steuzia kelennadurez eur Bouddha, pa gouez war ar bedou enkrog ar C'hoant, ar Sec'hed evit ar vuhez, dont a ra eur Bouddha all da adenaoui ar goulou peurbadus. Hogen n'eo ket eun Doue ; n'eo nemet an den deut d'an derez a sklerijennadur peurc'hraet, hag an holl vuhezegez, abred pe ziwezat (ha pa vefe e milmi-



lionou a gantvedou, pa vo tremenet mil-ha-mil bed evel hon hini) a dizo ar stad-se ivez.

N'eus er Vouddhaadegez Doue ebet hag ene ebet. Evit displega ar c'hudennou-mañ, ret eo d'imp deraoui gant hini ar C'harma (Karma).

Kredi a reer alies a-walc'h e kelenn Bouddhaiz an treuzannezerez. N'eus netra falsoc'h. Ne lavaront ket ez a eun ene goude maro ar c'horf da chom en eur c'horf nevez, hag e-giz-se hep diwez ; tud 'zo hag a gred an dra-se, hogen n'int ket Bouddhaiz. Lavaret hon eus endeo e oa an Diskouezataet hep gwir vezañs; n'eus dioutañ nemet eur saverez darvoudennek, hag etre e holl elfennou ez eus eun unvez rik en danvez mezevellus-se. Gwelet hon eus e oa ar gollidigez arouez an Diskouezataet. Stagomp bremañ ouz an dra-se evel diwanenn : fiñvusted eo ivez (war eun tu all) arouez an Diskouezataet. N'eus elfenn ebet ennañ o chom hep en em dreuzfurmi, buan pe c'houstad, e doare pe zoare. Ar Fiñvusted, unanded an darvoudennou kollidik, a zo kenaozet gant gwenewou buhez ha gwenewou maro. Buhez ha maro, n'en deus ket muioc'h a wirvoud an eil eget egile. Neuziou a dreuzfurmidigez en Diskouezataet fiñvus int, ha netra ken. Ne dalvezont o-daou nemet evit hor stad darvoudennek bremañ. Er-maez eus ar bed a douell, n'eus na buhez na maro. Evit Bouddhaiz eta, eur fazi tuzum eo kredi en eur vuhez peurbadus ; hag eun hevelep hini kredi en Netra evel an danvezennourien. Rak aze koulz hag amañ e treuzlec'hier fals traou keñveriel er Peurvoud. Ar Peurvoud eo an Nirvâna, ha ne c'heller gwiska hemañ gant menoziad ebet, na gant buhez na gant maro, na gant c'hoarvezout na gant netra.

Bez' ez eus eta e Fiñvusted vras ar Skeudennadur

eun niver diziwez a redou, pep hini oc'h ober e hent dre ar stadou maenel, plantel, loenel, denel, doueel, h.a. Pep buhez end-eeun eo eun diskouezidigez, — evidomp, — unan eus ar redou-se, ha pep maro eur steuzidigez, — evidomp ivez. Gwir eo, avat, ne vev an elfennou korfel nemet e-pad ma 'z eus eun diskouezidigez oc'h ober ganto evit gallout kemerout perz e traou ar bedou : eur wech echuet eur vuhez gant an diskouezidigez, ha graet gant houmañ ar pez he doa d'ober, an elfennou korfel, danvezel, a zigevred hag a ya pep hini war-du an elfennou e-keñver d'ezo da heulia ivez hent o zreuzfurmidigeziou. Petra eo eta ar pez a ra gant an elfennou-se, ar pez a en em ziskouez e-giz-se dre holl stadou ar Diskouezataet ? Eun neuz chadenn veo eo, eur C'harma eo.

Ar Bouddha en deus lavaret :

« N'en deus ket a bersonelez evit oberia ; hogen diogeli a ran bezoud ar graou mat pe fall ; diogeli a ran gopr ar re-mañ hag ar re-hont ».

Sellomp ouz eur vuhez. Houmañ a zo eun darvoud evit meur a dech d'en em ziskouezata ; ar c'horf a zo ar benveg evit peurober anezo ; ar spered a zo ar stumm dibabet gant ar grounn techou, peogwir ez eo er stumm-se e c'hellont ar gwella tizout o fal. Dibab a reont eta eun ene hag eur c'horf o tereout outo. Pe gentoc'h, o veza n'eus eus an ene nemet eur ger hep seurt dindanañ, ar grounn techou a gemer ar pleg da veza unan bennak eus an doareou speredel a vez kavet er bed : denel, loenel, h.a. Ar c'horf a zo ar benveg, hag i, evit gallout implij anezañ, a dle beza moulet e framm oberiegeziou a vez graet speredel anezo, ha n'eus diouto nemet doareou-beza evit techou eur chadenn « garmaek ».. Dieubet diouz ar framm



gant maro ar c'horf, e klaskont raktal eur benveg all evit kenderc'hel d'en em walc'ha. An hini en deus lezet eun tech bennak da gemer lec'h bras en e vuhez ha da greski dreist ar re all, an tech kreñva-se eo a strinkenno en-dro d'ezañ al liestra dieubet gant ar maro ; gant al liestra-se e vo tonket war beseurt ben-veg korfel ez en em droio ar stagadur nevez. Pez a ziskouez n'eo ar « buheziou » nemet an darvoudou fetisaet evit eur red karmaek da zirolla o raknerziou. Ha frouez an traou graet en eun darvoud e-giz-se, mat pe fall, a vo hep miridigez ebet, dastumet en eun darvoud all diwezatoc'h.

N'eus ket a drouc'h eta er redou nemet e neuz. C'hoari an techou, o stourm kenetrezo hag, evit an darn uhela eus ar vuhezegez, gant ar poell ha roadur gweladurel ar Skiant uhel, a gas e-pad pennadou-amzer diniver ar vuhezegez diouz eur stad da eben, diouz eur bed da egile. Darn a diz doareou-beza uhe-loc'h, darn all a gouez e stummou-beva izel. Hag ar re-mañ hag ar re-hont n'int ket bevennet gant ar pez a welomp. Bez' ez eus, estreget ar plantennou, al loened hag an dud, erevent ha doueed.

Ha bremañ eta e c'hellomp meiza mat petra eo an doueed : netra nemet eur mare en eur red karmaek ; netra nemet eur stad, uheloc'h eget an hini denel, tizet gantañ. Eur mare eo, ha n'eus doue peurbadus ebet. An doueed n'o deus ket Sklerijennadur meur ar Vouddhaed, ha goude beza bet doueed, e c'hellont koueza kalz izeloc'h ; rak n'int nemet kevrennou an Diskouezataet evel ar re all, gant muioc'h a eürusted hag eur vuhez uheloc'h ha speredeloc'h. Hogen lezenn ar gollidigez a dalv evito ivez, ha yeoet int da ardi-vink ar Sec'hed-evit-an-Darvoudenneg (ennañ pez a

sell ouz an « doueed » koulz hag ar rest) a zo pennabeg da badelez an Diskouezataet.

A-raok studia an ardivink-se, gwelomp penaos ez arvester en eur pennad eus ar Roll pâli ouz lec'hiaduriou ar Bouddha ha Brahma an doue bras (Ret eo merzout ez eo bet miret gant Bouddhaiz anoiou doueed ar vrahmaadegez, hep ma taolfent pouez war an dra-se, rak evito an doueed ne vezont ket meizet en hevelep doare) (31). Gwelomp war eun dro lec'hiadur Mara an droukspered.

Brahma, evit diskouez pegen galloudus eo, ha penaos pep tra en holl vedou a rank beza gwelet evel kevrennou dioutañ, a lavar d'ar Bouddha :

« Me, â gehelus, a zalc'h evel peurbadus pez a zo peurbadus... Ma kemerez, â vanac'h, an douar evit harp, neuze ec'h eus kemeret ac'hanoun evit harp ; ... ma kemerez, â vanac'h, an dour evit harp, neuze ec'h eus kemeret ac'hanoun evit harp ; ... ma kemerez, â vanac'h, an tan evit harp, neuze ec'h eus kemeret ac'hanoun evit harp ; ... ma kemerez, â vanac'h, an aer evit harp, neuze ec'h eus kemeret ac'hanoun evit harp; ... ma kemerez, â vanac'h, an natur evit harp, neuze ec'h eus kemeret ac'hanoun evit harp, ... ma kemerez, â vanac'h, an doueed evit harp, neuze ec'h eus kemeret ac'hanoun evit harp... »

Hag ar Bouddha da eilgeria da Vrahma :

« ... An douar, â Vrahma, am eus anavezet evel

(31) Leon Feer a lavar a-zivout se : « ... ar Vouddhaadegez he deus treuzwisket ha (ma 'z eus aotre d'ober gant ar germañ) bouddhaadekaet ar « pantheon » indezat. Bez' e c'heller gwelout aze eun arouez a zoujañs evit ar gredenn o ren ; bez' e c'heller gwelout ivez, ha marteze gant muioc'h a reiz, eun arouez a zismegañs hag a c'hoap ».



douar ; pegen skort eo douarelez an douar (32), an dra-se am eus anavezet ; ha, diliammet diouz an douar, dieubet diouz an douar, diouz an douar em eus en em zishualet ; an douar am eus diarbennet ; an douar am eus dismegañset... (An hevelep traou a lavar diwar-benn an dour, an tan, h.a.). An Holl am eus, â Vrahma, anavezet evel an Holl ; pegen skort eo Hollelez an Holl (33), an dra-se am eus anavezet ; ha, diliammet diouz an Holl, dieubet diouz an Holl, diouz an Holl em eus en em zishualet ; an Holl am eus diarbennet ; an Holl am eus dismegañset (34)... »

Da lavarout eo : eun « doue », forz pegen uhel e vefe e renk, a zo eur gevrenn eus an Diskouezataet, karc'hariad an Diskouezataet, daoust d'e arvez karc'hariad da veza uheloc'h eget hini an dud. An Holl a zo Holl ar skeudennadur, skiantel pe genboelladel, a zo mat da veza pellaet dioutañ ha netra ken gant ar Fur-dreist, gant ar Bouddha n'eus nemetañ da drec'hi an touell, ha da veza dare evit an Nirvâna, a zo en tu-hont d'an Netra.

Doueed hag erevent, neñvou hag iferniou, ne dleont ket beza emskeudennet gant harp roaduriou ar relijionou all. N'int ket boudou na lec'hiou resis ha peurzalc'hus, hogen mareou e kevrennou karmael an Diskouezataet e fiñvusted peurbadus :

« Doueed hag erevent a zo stadou-ene, an iferniou hag ar paradoziou, — ha bez' ez eus diouto eur c'hementad diniver en hon touez, — n'int nemet reizou bedel. An denheñvelegez a zo eun dra estren-tre evi-

(32) Germaneg : Erdheit der Erde.

(33) Germaneg : Allheit des Alls.

(34) Majjhimanikayo, Kevrenn 15, 9-vet diviz.

domp, ha dre se n'eo an holl voudou denhontelezel hag an holl lec'hiou dreisturziadurel, evel an neñvou hag an iferniou nemet stadou meizus-mat evidomp, ha dreist-holl dizalc'h-krenn diouz penngelennadur iou ha kevrinou... » (35).

E skrituriou sakr ar Vouddhaadegez e vez ano alies eus Mara (e pâli : Maro) an Droukspered. Diaoulou, erevent, a zo evel an doueed mareou en Diskouezataet. Ar C'harma a samm stumm eun diaoul warlerc'h oberiaduriou fall, tra ma kas an oberiaduriou mat da stadou uheloc'h eget re an dud. Ragevez-meur e doare ebet. C'hoari displegaduriou ha stourmou an techou, gouren etre ar galloudou mat ha fall, a ragaoz ar stad da zont hervez eun doare gwikefreel. Hag e-giz-se e kendalc'h atao tro ar vuhezegez dre ar stummou-beza diniver, uhel hag izel. Hogen an Tu-hont, an Dra all a laka eur galloud a zedennadur da boueza war ar vuhezegez n'eo nemet an Diskouezataet. Hag ar galloud-se a zo fetisaet e stumm ar Vouddaed, haroded an Tu-hont. Mara a zo, heñ, personeladur an holl draou fall a-enep labour ar Bouddha : kas d'ar Sklerijennadur-meur, d'an Dieubidigez groñs, an holl vuhezegez. Hag an holl draou fall-se, ha war eun dro Mara, a zalc'h en eur ger : ar Sec'hed d'ar Bed.

N'eus eun Diskouezataet, n'eus eur Bed ha boudou nemet en abeg d'ar Sec'hed-se. An holl genventadou etre an Nann-diskouezataet hag an Diskouezataet a zo harpet war eun touelladur divent : tra na darz ket en eun den ar « rat-Anatta » (Nann-Me), tra na gompren ket n'eo e gwirionez netra eus ar bed hep gwir-

(35) Diouz eul lizer digant an Anagarika.



voud, netra eus e bersonelez vedel, chom a ra stag
ouz ar bed, stag ouz e bersonelez chom a ra sujad ar
Sec'hed ; ha beva a ra, stourm a ra evit an traou dar-
voudennek.

Ar Bouddha en deus lavaret :

« Ar bed, â Gaccana, en e bez, a gred pe er Beza
pe en Nann-Beza. Hogen evit an hini a evez, e skle-
rijenn an anaoudegez uhela (36), â Gaccana, penaos
e tarz ar bed, e steuz ar gredenn e Nann-Beza ar bed.
Hag evit an hini a evez, e sklerijenn an anaoudegez
uhela, â Gaccana, penaos e peurbaouez ar bed, e steuz
ar gredenn e Beza ar bed. Ar bed, â Gaccana, n'eus
anezañ nemet eur chadennadur a sec'hed, a gemeridi-
gez, a stagadur (evit pemp strollad ar bersonelez :
korf, santadur, merzadur, trivliadou, anaoudegez), met
eur manac'h n'en deus netra d'ober gant ar sec'hed-
se, na gant an diogeladuriou speredel, an techou hag
ar rakvarnou a lavar o deus an traou-se eun dra ben-
nak boutin gant e Me (37). Ne laka ket en arvar e teu
ar Boan hec'h-unan-penn d'ar beza hag e paouez
hec'h-unan-penn da veza, hag e gredenn a zo en e
zalc'h hepken ha nann en hini eun all. An Dra-mañ,
â Gaccana, a bennreiz ar Gwel eeun.

Lavarout : an traou a zo, â Gaccana, setu aze eur
pal. Lavarout : an traou n'int ket, â Gaccana, setu
aze eur pal all. Ar paliou-se, â Gaccana, an Tatha-

(36) Da lavarout eo : anaoudegez ar gweladur uhela, mouez, galv an Tu-hont d'an Diskouezataet.

(37) Ar pez a zo a-dreñv e bersonelez diskouezataet, an Nann-anaoudegezel.

gata (38) en deus tec'het diouto, hag ar wirionez a zo e-kreiz, hounnez eo a vez kelennet gantañ :

Ragaozet gant an diouiziegez (ar mezevelladur), e tarz an doareou-red benvegadurek.

Ragaozet gant an doareou-red benvegadurek, e tarz ar genouiziegez.

Ragaozet gant ar genouiziegez, e tarz ar benvegadur korfel.

Ragaozet gant ar benvegadur korfel, e tarz c'houec'h pellenn ar skiantou (gwelout, — klevout, — c'houesa, — tañva, — steki, — meizout).

Ragaozet gant ar c'houec'h skiant, e tarz ar stok.

Ragaozet gant ar stok, e tarz ar santaduriou.

Ragaozet gant ar santaduriou, e tarz ar sec'hed (ar c'hoant).

Ragaozet gant ar sec'hed, e tarz ar stagadurez.

Ragaozet gant ar stagadurez, e tarz doareou-red ar c'hoarvezout.

Ragaozet gant ar c'hoarvezout, e tarz ar c'hanedigez, ar gozni, ar glac'har, ar gouelvan, an davantegez, an enkrez hag an dispi.

Er c'hiz-se e tarz an dolzenn boan-se » (39).

E berr :

Ar c'hoant d'en em ziskouezata, d'en em deurel e buhez an darvoudenneg, a denn d'e heul krouidigez an ardivink korfel ha kenboelladel ret da gas ar c'hoant-se da vad, hag ivez e holl heuliadou (N'eus

(38) Tathagata : « an hini a zo deut evel... », da lavarout eo, eur Bouddha a zeu evel m'eo deut ar Vouddhaed all en e raok. Ar ger-se a vez graet implij bras dioutañ evit komz eus ar Bouddha e meur a destenn.

(39) Samyuttanikaya, XXII.



ket da veza souezet gant ar ger « krouidigez », rak ne dleer ket ankounac'haat n'eo an Diskouezataet a-bez nemet eur gwiad a vezevelladur, hag ar pez a genstroll anezañ a chom war an dachenn gealiek).

Evit ar gudenn a sav amañ, — gouzout penaos e c'hellas ar Sec'hed tarza evit ar wech kenta en Nanndiskouezataet, — den ne c'hell eilgeria. An Nanndiskouezataet a zo santet er weladurez evel ar pez a zo en diavaez da holl elfennou ar vuhez « speredel » ha « korfel », en diavaez d'ar vuhez ha d'ar maro, d'ar bed ha d'ar bersonelez. Ne c'heller e veiza e doare ebet. Setu neuze e rank chom kudenn orin ar Sec'hed kevrinus da virviken.

Gwir eo, ouspenn se, n'en deus an dra-se talvoudegez ebet evidomp : gouzout a c'hellomp dre ar meizegez tro an darvoudennou a zo kollidik, gouzout a rez c'hellomp dre ar weladurez ez eus eun Dra beurzal-c'hus (40), gouzout a c'hellomp ez omp eno, a-dreñv d'hor personelez touellus, an Dra-se. Ha n'eo ket gwall ziaes gwelout penaos neuze ez eo ar bersonelez en he fez benveg ar Sec'hed, benveg ar stagadur ouz ar bed. N'eus ezomm netra muioc'h.

Eur wech gwelet ar gevrenn gelennadurel, e rankomp bremañ imbourc'hi petra a zo da ober en embregerez.

Diredek a ra, dioutañ e-unan, renadur ar bouddhaad diouz roaduriou e weladurez hag e veizerez. Pa weladurer (41) an Tu-hont, pa santer anezañ evel hor

(40) Spinoza : « Sentimus experimurque nos aeternos esse ».

(41) Gweladuri, eus « gweladur » ; germaneg : anschauen.

gwir vezañs, ez a nerz ar stagadur ouz an traou bedel war zigreski muioc'h-mui. Eun doare c'hoant d'ar Peurvoud didermenus a zeu da leunia ar spered ; hogen disheñvel-tre diouz ar c'hoantou boutin. Ar mar, ar stourmou-diabarz ne zeuont ket da strafuilha anezañ; rak n'eus elfenn genboelladel ebet e roadur ar weladurez ; doare diskleriadur ebet ne vez degemeret evel rakvoud ar weladurez-se. Houmañ, mouez ar pez a zo dreist ar meizerez, n'he deus ket da goueza war an dachenn genboelladel, ha ne dleer ket enka da venoziadou ar pez a zo digoazus, dreist poell, en tu-hont da holl elfennou ar bersonelez. Bez' e c'heller eilgeria, war an dachenn weladurel, da c'halloud-dedenna ar Peurvoud hep m'en defe ar poell netra d'ober aze. Hag ouspenn, n'eus eur « weladurez eeun » nemet er c'hiz-se : e ne vern peseurt feur, ne c'hell ket personela e rakvoud ; n'eo na Doue nag an Netra, evel hon eus gwelet diagent.

*A fortiori* ne gaver elfenn a skeudennadur yaus ebet amañ, evel ma c'hoarvez er relijionou a ro eur stumm denek pe loenek d'o doueed. Ar gorroadur ardamezekse a zo, a-hend-all, dieub diouz pep arouez personek, peogwir ne glever evit ar gwella mouez an Tu-hont nemet pa vezer dibourc'het diouz kenaozeriou holl ar bersonelez. An Nirvâna war an douar a zo eeun-mat mougadur amzeriat an holl c'halloudou speredel ha korfel, en doare ma ne chom nemet ar pez a-dreñv ar galloudou darvoudennek-se, ar Peurvoud e-unan, e-lec'h n'eus na personelez na netra all hezalc'h evit ar meizerez. Seul vui e c'hell eun den plega da zedennadur an Dra all, seul vui e tec'h diouz an Diskouezaraet e-pad amzer e hir arvest gweladurel.

Bouddhaiz a zigemm eiz derez er « jhânâ », da



lavarout eo, er spluiaduriou, m'en em ziwisk drezo a-nebeudou ar Peurzalc'hus diouz ar reuziou personek ha darvoudennek.

Setu amañ penaos en em eilont :

1) distaoladur diouz pemp strollad ar stagadur, abeg an holl boaniou ; ha, diharz diouz pep karantez, diouz pep c'hoant, e tiz ar manac'h hinonder ar meiz.

2) ar manac'h a ziraez unander ar spered, « ar mor ebarzel a dav ».

3) gant digeflusk sioul ar spered, kempouezet e ene, oc'h anavezout splann, ar manac'h a sant eun eurvad en e gorf, a lavar ar sent dioutañ: « an hini a imbroud, kempouezet e ene, a vev eürusaet ».

4) goude beza distaolet ar blijadur hag ar glac'har, e tiz ar manac'h derez ar c'hlanded peurc'hraet, hep plijadur, hep glac'har, oc'h imbroudi, kempouezet e ene.

5) eur wech diarbennet an holl verzadennou, e pak ar manac'h, — er rat : « diharz eo an ec'honder », — dalc'h an ec'honder diharz.

6) diarbennet d'e dro dalc'h an ec'honder diharz, e pak ar manac'h, — er rat : « diharz eo ar genouiziegez », — dalc'h ar genouiziegez diharz.

7) diarbennet ivez dalc'h ar genouiziegez diharz, e pak ar manac'h, — er rat : « netra amañ », — dalc'h an Nann-beza.

8) goude diarbennadur domani an Nann-beza, e tiz ar manac'h bevenn ar verzadenn c'hallus.

9) ha pa vez diarbennet erfin bevenn ar verzadenn c'hallus, e c'hounez ar manac'h dieubidigez ar verzadennusted (42), ha lamet eo touelladur ar seller fur :

(42) Germaneg : Wahrnehmbarkeit.

« eun den evel-se, â venec'h, a zo anvet manac'h : dallet en deus an natur, drastet diroudenn he daoulagad ; steuziet eo evit an hini divadou, en em ziva-c'het diouz ar vedeliez (43).

N'emañ ket al lec'h da esaea rei amañ diskleriadu-riou a-zivout ar spluiaduriou-se. Ret eo kompren ar pez a venege eun douebrederour saoz en unan eus e oberennou (44) : tra ma klask eun desker kornogat ober gant ar poell hepken, kinnig d'ezañ an diskleria-mañ-diskleria ha daea anezañ evit an imbourc'h hag ar breutaat, e ra ar mestr er Reter gant ijinou dis-heñvel-tre. Diskulia a ra e venoziou hep rei morse eur skleriadenn. Hogen keit-ha-keit gant e gelenna-durez e tihun e spered an diskibl ar galloudeziou ken-boelladel pe dreist-kenboelladel a laka anezañ e stad da ober an arnodaduriou doun a ro an divarded. Ma ne c'hell ket dont a-benn d'hen ober, e ouezo an diskibl n'eo ket donezonet a-walc'h evit degemer eur gelennadurez uhel.

Ar spluiaduriou a zo graet dreist-holl gant ar gal-loudeziou gweladurel ha dreist-kenboelladel-se a lezer dizispleget er C'hornog, e-lec'h n'anavezer e domani ar c'hounidigez speredel nemet ar poell-dezastum pe, war eun dachenn all, ar brederidigez faltaziek.

« Arabat d'eoc'h kredi, ha pa ne vefe nemet e-pad eur predig-amzer, e vez kavet, pe e c'hell beza kavet el levriou an Anaoudegez vras, an Anaoudegez a dreuz pep rin ha pep mezevelladur. Ar wirionez n'eo ket eur benndezennad, n'eo ket tanavded-spered, n'eo

(43) Germaneg : Weltlichkeit ; — Majjhimanikayo (e troidigez K. E. Neumann, I, Dritter Teil, fünfte Rede, XXV, p. 379. Sellout ar pajennou 376-379).

(44) Sinnett, « Esoteric Buddhism ».



ket eur c'hendastum reizveizadek. Hogen ar Wirionez wirion a zo diskoulm al luziadell a zo tro-war-dro d'imp. Hag ar Wirionez-se, an Anaoudegez-se, pep hini a c'hell he c'havout en e greizoun hag eno hep-ken. Prezegennou an Ensavet (45) hag al levriou barrek n'int nemet eun harp en enklask ar Wirionez penna. Gouzout a rit n'en deus Puthagoras, unan eus brasa furien ar bed kornogat, skrivet netra, hag ous-penn berzet ouz e ziskibien skriva ne vern petra diwar-benn e gelennadurez... Ar gelennadurez a aotre d'imp kavout ar Wirionez diweza-holl a c'hell hepken beza roet dre c'henou gant ar Mestr d'an diskibl.

Ar meizerez en deus atao c'hoariet eur roll re vras er C'hornog, hag ez eo bet roet d'ezañ perziou na biaou ket. Eno e kaver unan eus an abegou o deus miret ouz ar vrasa meizourien gornogat zoken (Sokrates, Platon, Descartes, Leibniz, Kant, h.a.) da gavout morse netra hag en defe eun dalvoudegez wirion pe gouest da gas betek an Anaoudegez diweza-holl... » (46).

Mar deo eta ar spluiaduriou an ijin da zont a-benn d'en em zistaga, adalek ar vuhez-mañ, diouz touella-dur ar santadou, e ranker ivez ober gant eur renadur-buhez lezennet en doare ma vo gallus ha frouezus embregerez ar stadou a brederiadur uhel-se.

Da genta, an hent ar berra hag ar sura da dizout o fal a zo evit Bouddhaiz, evel evit darn eus ar Griste-nien, kemer ar vuhez relijiel. Evit heulia ar vuhez-se, n'eo ket ret d'ar re genta senti ouz eun diarvarouriez, peogwir n'eus hini ebet er Vouddhaadegez. An eme-

(45) Germaneg : der Erhabene ; — ano roet alies gant Bouddhaiz d'ar Bouddha.

(46) Diouz eul lizer kaset d'in gant an azaouezus C...

veziadur diehan a zo diaes da zerc'hel e-kreiz ar vuhez vedel. Hag en abeg da se eo en deus ar Bouddha krouet e urz venec'h :

« N'eus ket, â Vaccho, evit annezad eun ti ha n'en deus ket diskoulmet an ereou-ti, a zieubidigez diouz ar c'horf a boan ! » (47).

An den a venn mont e-barz ar Sangha (pe Samgha) a dle beza dare, da lavarout eo, e rank e youl beza uhelaet a-walc'h evit na c'hello rakvoud ebet war an douar gwalc'ha anezañ. Ar Peurbadus eo a zedenn an den-se.

An diorroadur hag an embregerez buhezegezel a zo eil derez an uhelidigez etrezek ar furnez hag ar santelez. An diskibl a laka e boan da heulia holl gelennaduriou ar Bouddha war ar vuhez askreel : diskibl ar Bouddha ne laz boud beo ebet, ne gemer netra ha na vefe ket roet d'ezañ, beva a ra er c'hlanded, tec'hout a ra diouz ar gaou, ha menel atao feal d'ar wirionez. En em ziwall a ra diouz ar prizadur : pez a glev amañ, ne da ket d'hen azlavarout ahont evit ranna, hogen klask a ra adunvani, rak ne gemer e blijadur nemet er gengarantez. En em ziwall a ra diouz ar c'homzou rec'hus. Lavarout a ra traou hetus ha frealzus. Tec'hout a ra diouz ar fistilherez, ha komz a ra e mare gant poell. Debri a ra eur wech bemdez (48). Tec'hout a ra diouz ar c'horoll, ar c'hoariou, an arvestou, diouz an aour hag an arc'hant, diouz ar c'hig, diouz ar merc'hed. N'en deus ket a vevelien, a chatal. Ne ra ket a genwerz, a gefridiou. Tec'hout

(47) Majjhimanikayo, I, p. 483. Sellout ivez p. 421.

(48) Ar venec'h hepken. N'eus nemet re ar broiou kreisteizat a zalc'h d'ar reolenn-se, hizio c'hoaz. Ar re all n'o deus morse degemeret anezi, rak an temz-amzer n'hen aotre ket. En trovanou e tebrer nebeutoc'h.



a ra diouz pep oberiadur a waskadur hag a ernez. Laouen eo gant an dilhad a zo warnañ, hag ar meuziou a zegemer dre aluzen.

An holl voaziou-se n'int nemet eun derou, an dellid, evel ma lavar ar Bouddha, a zo hepken eun hoal-vat a zere ouz bed ar gollidigez. Aotrea a reont ar c'hengreizadur dre c'hlanidigez ar spered.

Ar c'hengreizadur eo al labour speredel a gas betek ar spluiaduriou. E-giz-se eo e kemerer emverzoud diouz arouez gwirion ar bersonelez, ar bed, ar sec'hed d'ezo. E-giz-se eo e teuer da welout spis n'eus netra e domani ar santadou a dec'hfe diouz lezenn ar gollidigez, e teuer ivez da santout, e peoc'hiadur an ene, galv eun Dra n'eo ket kollidik, n'eo diskouezataet e doare ebet. Hag er stad-se eo e tleer peurziliamma pez a harz c'hoaz da dizout an dereziou uhela ha da lezel d'en em zisplega galloudou gweladurel ar c'hoarvezusted. Ret eo en em zizober diouz ar « pemp harz » : ar youli c'hoantadel (ar stagadur ouz an darvoudennou), an drougiez, ar gourvenn, al lezire-gez-spered, an entremar. En eur gengreiza e evezerez war e bersonelez, e wel an diskibl penaos ez a en-dro ardivink pemp strollad ar stagadur, penaos e tiwan, ez eo hag e steuz o holl rakvoudou ; anaout a raio e vez adnevezet an ardivink-se abaoe an hirbadelez e pep seurt personeleziou, krouidigeziou ar Sec'hed, ar C'hoant. Gwelout a ra ar vuhez diouz an uhel, diouz a-dreñv e bersonelez :

« N'oun ket laouenaet gant ar maro,
N'oun ket laouenaet gant ar vuhez,
Habask e tuzuman ar c'horf,
Sklerijennet, fur, splannanaoudek ». (49)

(49) Suttanipâta, v. 1002.

A-nebeudou, e teu an diskibl da veza dieubet ha d'en em gavout en tu-hont d'an anaoudegez (keñveriek), en tu-hont d'ar Mad ha d'ar Fall.

Ha dare eo neuze d'en em uhelaat dre zereziou ar spluiaduriou betek penn uhela ar weladurez.

Ret eo merzout, avat, ne c'hell ket pep diskibl heulia an hent-se betek an diwez, daoust d'e youl wella. Darn n'int ket donezonet mat a-walc'h, ha menel a reont en derez-mañ-derez eus ar wenodenn, hep gallout morse mont pelloc'h. Darn a ya buan betek tizout zoken en eun taol pez a rank beza ergerzet e meur a dennad gant darn all. N'eus reolenn striz ebet aze. N'eus nemet aliou ha skoriou. Da bep hini da zibab ar re a zere outañ, pe d'o dilezel holl evit ober hervez e veizadur. Ar Vouddhaadegez ne anavez an heg e domani ebet, evel ma lavar ar Bouddha e-unan :

« Bezit, c'houi, ho luc'h-c'houi. Na glaskit ket neb ho sklerijenn. An hini a vo, pa vin aet kuit diouz ar bed-mañ, e luc'h-heñ, a ziskouezo en deus trebarzet holl ster va c'homzou ; va gwir ziskibl e vo ».

Ouspenn se, diskibl ar Bouddha a zo leun a gendruez hag a garantez, n'eo ket hepken ouz an dud, hogen ouz an holl vuhezegez. Rak eur wech dieubet diouz ereou ar bersonelez, emañ ar galloudou uhel-se a-dreñv d'ezi ha dreist d'ezi. En em drei a reont a-ouenn war-du ar personeleziou darvoudennek all :

« Evel ma warez eur vamm he bugel dieil gant he buhez,

Ra anzaver eur garantez diharz ouz an holl voudou » (50).

(50) Mettâsutta er Suttanipâta.



« Ma veizer an Tathagata evel dieub diouz pep keal a berc'henniez,

Ha ma ouzer penaos e steuz an traou, penaos int dispennet en diwez,

E c'heller dizale tizout stad eur Bouddha » (51).

Ar plegou a hegarated hollek-se en em ziskouez er « peder stad santel », a zo doare-emzerc'hel ar spered bouddhaat e-keñver ar bed beo ; ennañ ne dle beza roud ebet eus stouadur personel, rak e vezañs a zo uheloc'h eget an darvoudennou. Hep an doare-se ne c'heller ket gounit an dieubidigez. Setu penaos ez eo meneget er skridou sakr bouddhaat :

« Gant eur spered leun a garantez, e sklerijenn (ar manac'h) en eun tu, en eun eil tu, en eun trede tu, en eur pevare tu, koulz hag etrezek ar gorre hag etrezek an traoñ : ez peurglok e sklerijenn ar bed a-bez gant eur spered karantezus, ledan, doun, diharz, skarzet diouz kounnar ha gourvenn.

« Gant eur spered leun a druez... (evel uheloc'h) ... gant eur spered truezus...

« Gant eur spered leun a levenez.... (evel uheloc'h) .. gant eur spered laouen...

« Gant eur spered digeflusk e... (evel uheloc'h)... gant eur spered digeflusk... (52).

(Evit karantez diniver ar re a zeu da veza « Boddhisattva » da denna ar boudou diouz mor ar c'hanedigez hag ar maro, displeget e vo er pennad V, pa vo studiet an diforc'hou etre Bouddhaadegez an Hanternoz hag hini ar C'hreisteiz).

« Ar Vouddhaadegez n'eo nag eur ouiziegez nag eur

(51) Avatamsakasutra, VIII.

(52) Majjhimanikayo. Vierter Teil. Zehnte Rede, XL. p. 656.

brederouriez ; aner eo eta klask anezi dre ar c'hiz-embreger-dezastum pe genstrob, pe c'hoaz gant an empenn denel. Striva evit he meiza a zo eur fazi dia-gent. Ret eo da genta he santout hag he blaza. Ar Vouddhaadegez a vo meizet gant ar re a santo anezi dre arnodadenn diouz heñ-hag-heñ, evel ma santer dre benn ar yenien hag an tommder... » (53).

« An hen destennou, an oberennou savet gant diaze-zourien vras al lies skoliou, n'int holl nemet dastu-madennou eveziadur bouddhaat pep hini... Kredi a ran e c'hell pep unan, ma 'z eo bouddhaat, kaout e brederouriez vouddhaat hiniennel ».

Ar gudenn da c'houzout da beseurt abeg e tle senti an den evit heulia gwenodenn luc'h ar Bouddha a vo gwelet er pennad V, pa vo komzet diouz an difor-c'hou etre ar skoliou bouddhaat.

(53) Entai Tomomatsu : Le Bouddhisme, p. 58, ha pelloc'h, p. 64.



# IV. - DANEVELL AR VOUDDHAADEGEZ

Goude maro ar Bouddha, e teuas Kasyapa da veza pennrener an Urz, ha dalc'het e voe bodadegou evit lakaat dre skrid kelennadurez ar Mestr. Upâli, a-zivout ar reizadur, Ananda, a-zivout an deskadurez, a genlabouras gantañ. An holl venec'h bodet eno a azlavare a-gevret an arroudou startaet evit o sanka en o fenn. An dra-se a badas seiz miz, ha pa echuas, e oa savet ar Roll. Hogen diwezatoc'h e voe adaozet. Pa varvas Upâli, Ananda a gemeras e lec'h. Senedou all a zo bet c'hoaz goude se. En eil, dalc'het war-dro eur c'hantved goude maro ar Bouddha, e pleustrjod war ar reizadur, ha dizunvaniez a savas diwar-benn hemañ. Eun diforc'herez a c'hoarvezas, ha buan e teuas da veza rannou-kredenn, ken na nivered, e dibenn an eil kantved goude maro ar Bouddha, seitek skol er Vouddhaadegez. Eun trede sened a vodjod en trede kantved a-raok J.K., tra ma edo ar roue brudet Açoka o ren war Indez an Hanternoz. C'hoariet en deus ar roue-se evit ar Vouddhaadegez an hevelep roll ha Kons-tantinus evit ar gristeniez. Talvezout a ra ar boan lava-rout eur ger bennak diwar e benn.

Dont a reas war-lerc'h e dad e 269 a-raok J.-K., hag e ren a badas seiz vloaz ha tregont. Savet e oa bet er relijion vrahmael, hogen goude brezeliou garo, a dalvezas d'ezañ gounit beli war Indez a-bez, e teuas da vaga heug ouz krizderiou en doa gwelet. Arloupet e

oa bet ivez war Bouddhaiz, ha gwallgaset en doa anezo en ano ar Vrahmaadegez. Setu m'en em lakaas da sellout outo gant daoulagad all. Ar re-se end-eeun, leun a guñvder e-keñver an holl vuhezegez, a damalle start pep ernez. Açoka ne zaleas ket da sevel war eun tu ganto ha da veza gwella gwarezer ar Vouddhaadegez. Embann a reas ar gourc'hemennou brudet a zoug e ano. Hag heñ eo a lakaas gervel an trede sened a startaas evit mat ar Roll bouddhaat. E oberiantiz, distroet diouz ar brezel (54), en em roas da skigna ar feiz vouddhaat. Ar c'hannaduriou kaset gantañ a dizas meur a vro n'he doa ket klevet c'hoaz ano ar Bouddha: Kachmir, Gandhara, Vanavasi, Aparantaka, Maharatta, Yona (Baktriana ?), Himavat (an Himalaia), Suvanna-Bhumi (Hanternoz ar Ganga ?), Sinhala (Selan), Burma. Deut war an oad, an impalaer Açoka a zilezas e gador-veur evit mont da vanac'h, hag ez echuas e vuhez dindan kougoul melen ar Bhiksu.

Diwar neuze e kendalc'h ar Voudhaadegez d'en em skigna tro-war-dro, o c'hounit an Afghanistan, kreñvlec'h ar Vrahmaadegez sanskritek, hag e teu a-stok ouz ar bed hellenek ; ar roue Menandros (Milanda e sanskriteg) a zo troet ouz lezenn ar Bouddha gant Nagasena. E kenta kantved an oadvez kristen, poblou « Yue-tchi », pe Indez-Skuthed, o doa savet eun impalaeriez vras e gwalarn Bro-Indez. Kanichka (Kanerkes e gresianeg), o roue galloudusa, a renas adalek 15 a-raok J.-K. betek 45 goude J.-K., a zo bet evit ar Vouddhaadegez eun eil Açoka. Eur

(54) Diwezatoc'h, ar poblou turkek o veva en Turkestan hag e Mongolia, hag i ken brezelgar, a zeuio da veza blotaet-tre gant levezon ar Vouddhaadegez warno. Sellout L. Cahun, « Introduction à l'histoire de l'Asie », Paris, 1896.



pevare sened a voe bodet gantañ, hag ar c'hannaduriou o devoe digantañ an harp kaloneka.

Mare ar roue Kanichka a zo bet eur mare a oberiadegez kenboelladel bras e bro Indez. Neuze eo ec'h en em rannas ar skoliou prederouriezel bouddhaat e diou gevrenn veur : Hinayâna ha Mahâyâna. Komzet e vo pelloc'h diwar o fenn. D'ar c'houlz-se eo ivez e veve ar brederourien vouddhaat brudet Açvaghocha, Nâgârjuna, Vasumitra. Edo ar Vouddhaadegez en he barr er c'houec'hvet kantved goude J.-K., pa skrive an daou vreur Vasubandhu hag Asanga, usvedoniourien an eil hag egile, hennez dreist-holl unan eus brasa anoiou ar meizadur bouddhaat. Hogen, ar stad vleunius-se ne badas ket gwall bell. Kimingadezaded (55) peoc'hus ar Vouddhaadegez a gavas dirazo ar Vuzulmiz, a skigne o relijion gant harp ar c'hlezefalc'h, hag an daelerez a rankas plega dirak nerz an diboellgredenn armet. Heulierien Vohammed, goude beza gounezet e-giz-se an Iran war Vouddhaiz, a droas d'ezo dre heg Kornog an Indez. Ouspenn se, Brahmaiz a oa savet kalon d'ezo adarre, ha tra ma stourment ouz Bouddhaiz dre vreutaerez, e heskinent anezo ivez dre gas kuit ar venec'h diouz o manatiou, evit distrei diouto ar Vouddhaiz lik, a chome hep prezegenn na skouer. Çankara-acharya, eun doktor brahmaat, a zo manet e brud dre e helavarded hag e berziou-mat. En diwez eta, e kollas ar Vouddhaadegez, ouspenn broiou an Iran, bro Indez a-bez, lec'h he ganedigez. Ar Vuzulmiz, ranngredennou ar Vrahmaadegez, hag ar baganiz a rannas houmañ etrezo. An Iraou-se a c'hoarvezas o veza ma nac'has Bouddhaiz

(55) Kimingadezad : kefridiour relijiel.

ober gant an nerz. Digollet brao e voent avat war-du
an Hanternoz hag ar Reter. An Nepal, stad vihan er
meneziou Himalaia, hag Enez-Selan a chome feal da
Lezenn ar Bouddha, war bevennou bro Indez. E
Selan eo e voe lakaet dre skrid ar Roll pâli, hag eno
e vevas Buddhagocha, e derou ar pempvet kantved
goude J.-K. Heñ eo a droas addisplegaduriou ar
Roll sakr e pâli. E selaneg e oant bet skrivet. E
Burma, m'oa deut enni ar Vouddhaadegez gant kimin-
gadezaded Açoka, eo chomet an dud abaoe neuze feal
d'o relijion. Ar Siam a zo bet troet d'ar Vouddhaa-
degez a-gevret gant ar C'hambodj nebeut amzer war-
lerc'h Burma, hag a zo chomet ivez betek bremañ ken
bouddhaat ha biskoaz. Java zoken a voe tizet ha gou-
nezet, hogen ne zalc'has ket ar Vouddhaadegez eno.
Tud an enezenn-se a zo bremañ Muzulmiz. E 64 goude
J.-K., ez ebarzas ar Vouddhaadegez bro Sina, hag an
eskemmou sevenadurezel etrezi ha bro Indez a gen-
dalc'has e-pad meur a gantved da veza beo ha stank.
Eul labour ramzel a droidigez a zo boulc'het d'ar
mare-se, hag er seizvet kantved e tegaser c'hoaz tes-
tennou nevez diouz bro Indez da veza troet. Ar Roll
sinaat a zo bremañ an hini kloka, p'eo bet kollet eun
darn vras eus ar Roll sanskritek. Ar vrudeta pirc'hiri-
ned sinaat o deus ergerzet an Indez da weladenni ar
savaduriou bouddhaat ha da gaout testennou sakr a
zo Fa-Hien (pevarvet kantved), Hiuen-Tsang (seizvet
kantved), Yi-Tsing (seizvet kantved). Etre 265 ha 308,
165 testenn a zo troet e Sina, dindan renadur an Inde-
zad Dharmarakcha. Eneberez a savas a-berz ar stadre-
nerez, dreist-holl e 423 ha 426, ha nebeut goude a-berz
ar ouizieien, hogen en aner. Er c'houec'hvet kantved
e nivered 13.000 manati bouddhaat e Sina. Dre ar vro-se,



relijion ar Bouddha a dizas Korea e 372, hag o vont atao
war-du ar Reter, Japan. E-kreiz ar c'houec'hvet kant-
ved e teraouas d'en em skigna e Bro an Heol-o-
Sevel. An darempredou etre Bouddhaiz sinaat ha japa-
nat a vanas stank, ha meur a zournskrid sanskritek a
yeas diouz Sina da Japan evit beza troet. EnTibet e
lakaas ar Vouddhaadegez he zroad eun nebeut diweza-
toc'h : er seizvet kantved, a drugarez d'ar roue Srong-
Tsan-Gam-Po. Doktored vouddhaat a voe galvet eus
an Indez, hag unan a zo chomet brudet dreist-holl evel
abostol bras an Tibet : Padmasambhava. Eun heski-
nerez kriz, hag a savas neuze, ne voe ket evit herzel
ouz enkrog ar Vouddhaadegez war « Bro an
Erc'hiou ». Troidigeziou ar Roll sakr e tibeteg ha
diazezaduriou manatiou a gendalc'has adalek neuze
hep diaesteriou. En diwez ez en em ledas ar Voud-
dhaadegez war Vongolia, a drugarez da Dibetiz
Kubilay-C'han, mab-bihan Djingiz-C'han, an alou-
ber brudet, a gemeras da relijion (pagan e oa Mon-
goliz, koulz ha Tibetiz, a-raok donedigez ar Voud-
dhaadegez) hini ar Bouddha. War-lerc'h freuzadur o
impalaeriez vras, Mongoliz en em zistagas diouz ar
relijion, rak an trubuilhou a voe ken kreñv d'ar
mare-se ma ne c'hellas ket ar manatiou en em zerc'hel
er vro. Hogen eur wech deut ar peoc'h en-dro, ar
traou a gemeras o urz a-raok.

Gwelomp bremañ pehini eo stad bremañ ar Voud-
dhaadegez.

# V. - BOUDDHAADEGEZ A VREMAÑ
## Hinayana, Mahayana, an Urz hag al Liderez

Ar Vouddhaadegez a zo rannet e diou skol vras : hini an « Doare-Karr Bihan » (Hinayâna), hini an « Doare-Karr bras » (Mahâyâna). Lavaret e vez ivez eus an hini genta « Bouddhaadegez (pe Skol) ar C'hreisteiz », eus eben « Bouddhaadegez (pe Skol) an Hanternoz », o veza ma ren an Hinayâna war Selan, Burma, Siam ha Kambodj, hag ar Mahâyâna war Nepal, Sikkim, Tibet, Mongolia, Sina, Annam, Korea ha Japan.

N'eus koulz lavarout diforc'h ebet war ar gelennadurez hag ar savaduriou en Hinayâna, a ziskouez an bevelep dremm en holl vroiou ma vev enno. E gin, bez' ez eus er Mahâyâna digejaduriou a bouez e lies dalc'h.

Bouddhaadegez an Doare-Karr bihan he deus eur stumm embregerezel ha diouz heñ-hag-heñ, hervez natur ar Roll pâli, he Roll sakr. Ar sant, eviti, a zo an den a c'hell, dre brederiaduriou hir, disteurel an holl ereou a stag an dud ouz traou ar bed, tizout amañ stad an Nirvâna-war-an-douar, an dieubidigez peurc'hraet diouz ar bed hag ar bersonelez. Ar pez a zoug an den da oberiata e-giz-se eo an evez ouz ar Boan. Ar Boan a zo e pep lec'h eus ar bed. Ar Boan a ambroug pep boud adalek e c'hanedigez betek e varo, hag hemañ n'eo nemet derou eur vuhez all ken



reuzeudik peurliesa hag an hini a zo echuet. Ret eo eta en em denna diouz ar Samsâra (kelc'h-tro ar ganedigeziou), o trouc'ha pep tra a stag ouz ar vuhez. An ober-se a zo eur gefridi a veizerez gweladurel ha kenboelladel. Ar sant ne zeu ket dibreder diouz ar re all, rak leun a gendruez, a vadelez eo e-keñver an holl vuhezegez.

Chom a ra koulskoude en eur stad nac'hus kentoc'h e sell e zarempredou gant ar re all (abostolerez dre ar skouer dreist-holl) hag e sell ar Gelennadurez (talvoudegez roet d'an obererez a gas d'ar santelez, sellet evel ijin da dec'hout diouz bed ar Boan ; ar Roll pâli a bleustr dre o holl neuziou war an doareou d'ober evit kompren bezañs poanius ar bed, ar ret d'en em zistaga diouz an holl draou evit chom hep dont en-dro er bed-se, tra ma n'eus ennañ roud ebet eus ar bomm-nij speredel emyoulek a gas war-du an Tu-hont hep preder). An tu nac'hus : lakaat eun diwez d'ar Boan, beva evit ar wech diweza, a zo an hini a zo trec'h, hag a galz, d'an tu yaus : galvidigez weladurel, kevrinel an « Dra all ». N'eus diskleriadur ebet eus an dra-se splannoc'h eget hini eun destenn sakr eus ar Roll sanskritek :

« Ha ma lavarfen, â Çâriputta, d'ar boudou : « Lakait da ziwana ennoc'h c'hoant d'ar stad a Vouddha », ar boudou dianaoudek, brellet gant ar c'homzou-se, ne veizfent biken va lavar mat...

... D'ar re-se holl, â Çâriputta, e tiskouezan eun ijin : « Lakait eun diwez d'ar Boan ». O welout ar boudou boureviet gant ar Boan, e tiskouezan neuze d'ezo an Nirvâna » (56).

(56) Saddharmapundarikasutra, II, 61, 66.

An diouer a uheladur war-du an Tu-hont, gant an doare azeulerez distumm ha gweladurel a ambroug anezi, en deus kaset zoken darn eus tud an Hinayâna da chom hep teurel evez ouz an Tu-hont-se ha da veza chalet hepken gant ar ret da dec'hout evit mat diouz ar Samsâra. Da eo anzav ivez avat ez eus en o zouez tud hag o deus tizet ar vuhez speredel uhela, tra ma renont an doare-beva ar glana. An dra-se end-eeun a zo diouz lec'hiadur speredel eun den en e emdrôad. Ar gelennadurez a c'hell harpa anezañ ma 'z eo mat, e-lec'h e stroba war e hent ma 'z eo fall. Hogen ar winterell diabarz, an danvez nerzek, ne vez gounezet dre netra ebet. Bez' emañ aze pe n'emañ ket.

E berr, diazez an Hinayâna, tra ma weler anezi er Roll pâli, eo ar « C'heal Anatta », ar c'heal-nann-me. Netra er bed n'eo va « me », netra er bersonelez n'eo va « me ». An holl draou-se n'int nemet binviou ar c'hoant, ha ne zeu diouto nemet poan. Hogen, eur wech displeget se, tu nac'hus ar C'heal Anatta, ne lavarer netra diouz e du yaus : galv eun Dra eo hag a zo ar Peurvoud, ha mouez hemañ a c'hell sacha d'ezañ hep prederidigez war an dra-mañ pe an dra-hont. Munudou all diwar-benn skol an Doare-Karr Bihan a vo kavet pelloc'h pa vo studiet perziou ar Mahâyâna.

Evit an urziadur, Bouddhaadegez ar C'hreisteiz a zalc'h abaoe kantvedou prientadur ar gumuniez d'ar stumm kemeret neuze gant houmañ. Eus ar re unvana eo. Urz ar venec'h a skeudenn amañ gwir ziskibien ar Mestr, ar re o deus tizet dibenn o Samsâra, ar re a zo dare da veza dieubet da virviken diouz bec'h an darvoudennou speredel ha korfel. Ren a ra ar venec'h eur vuhez a brederiadur hag a emzinac'h, en eur c'he-



dal mare digevredadur o fersonelez en Nirvâna. Ar re all, an dud lik, n'o deus nemet o c'hemer da skouer, hag e-giz-se berraat an niver a vuheziou a vir outo da c'hallout beza Bhiksu d'o zro. Kumuniez ar venec'h, ar Bhikṣu eo, hen gwelet hon eus diagent, trede termen an triad sakr bouddhaat : Bouddha, Dharma, Sangha (pe Samgha) : ar Bouddha, al Lezenn, ar Gumuniez.

Bez' ez eus eun diskleriadur a feiz hag a lavar :

« D'ar Bouddha e vennan en em zerc'hel, gant eur feiz splann : heñ, ar Gwenvidig, a zo ar Sant, ar Bouddha-Meur, an hini a anavez, an hini a oar, an hini binniget, an hini a anavez ar bedou, an hini a zoñv an den evel ma reer evit eun penna, an hini a zoñv an den evel ma reer evit eun taro, desker an doueed hag an dud, Bouddha ar Gwenvidig.

D'ar Gelennadurez e vennan en em zerc'hel gant eur feiz splann ; prezeget mat eo bet ar Gelennadurez gant ar Gwenvidig. En em ziskouezataet he deus en holl anadurez ; n'he deus ket ezomm a amzer. Lavarout a ra, « Deus ha sell » ; kas a ra d'ar silvidigez ; anavezet eo en o c'hreizoun gant ar re fur.

D'ar Gumuniez e vennan en em zerc'hel gant eur feiz splann : hervez ar vuhez vat e vev kumuniez ar Gwenvidig, hervez ar vuhez eeun e vev kumuniez ar Gwenvidig, hervez ar vuhez wirion e vev kumuniez ar Gwenvidig ; hervez ar vuhez reiz e vev kumuniez ar Gwenvidig... Evel-hen eo kumuniez ar Gwenvidig, dellezek a aberz, dellezek a ginnidigez, dellezek ma savfed an daouarn dirazi en arouez a zoujañs, uhela lec'h ar bed ma c'heller ober ar vad.

Hervez sturiennou an eeunded, e vennan en em vlenia, sturiennou a gar ar sent, a zo krenn, di-wallet,

hep kemmesk, hep goloadur, dieub, meulet gant ar re fur hag hep gwidre, a gas d'ar prederiadur (57) ».

An donedigez e-barz ar Gumuniez a zo digor d'an holl :

« Ra vo digor d'an holl dor ar beurbadelez, an hini en deus diskouarn ra selaouo al Lavar ha ra gredo ».

An den yaouank a zo degemeret evel danvez-lean, desket e vez e-pad eun niver bloaveziou a gemm hervez ar broiou. Roet e vez d'ezañ eun urzidigez kenta (pabbajjâ). Goude se, kenderc'hel a ra c'hoaz gant e zeskadurez hag e zedennadur, ha gounit a ra neuze an urzidigez-veur (upasampadâ), a ra dioutañ eur gwir v-Bhiksu. An hini a zeu da gaout keuz d'ar vuhez lik a ya kuit pa gar. O veza ma n'eus diogelouriez ebet, n'eus ket muioc'h a ragurziadur gouestlet da ziwall war ar c'hredennou. Ranngredennou a c'hell en em sevel kement ha ma karont. Pep hini a rank kavout e voued speredel e doun e ene hag en em harpa war an testennou sakr a studi hervez e vennad.

Bez' ez eus eur reolenn evelato o tiazeza buhez ar venec'h. Ne sell ket ouz ar feiz, hogen ouz an doare-beva hepken. Menegi a ra ar peder berzidigez vras :

1) eur manac'h ne dle kaout darempred orgedus ebet gant eur vaouez : « Ar manac'h a vag darempredou orgedus n'eo ket ken eur manac'h, n'eo ket diskibl da vab ar Sakyaed ».

2) eur manac'h ne dle kemerout netra ha na vefe ket roet d'ezañ a youl vat, zoken eur c'heotenn.

3) eur manac'h ne dle lemel e vuhez digant boud ebet, zoken eur preñv pe eur verienenn, zoken eur groueell.

(57) Samyutta-Nikâya, III.



4) eur manac'h ne dle bugadi diwar klokted ebet, ha pa ne vefe nemet o lavarout : « Chom a ran a galon vat en eur gellig c'houllo ».

Reizaduriou all a chom ouspenn se : ar manac'h ne van netra ken en e zalc'h ; roet e vez d'ezañ dilhad hag eur sae velen, eur skudell ma vo lakaet enni gant an dud vadelezus an tamm boued a ranko beva diwarnañ, ha setu holl evit e vadou er bed. An Urz hec'h-unan ne c'hell perc'henna na parkeier na loened, ha dreist-holl ne zegemer morse arc'hant. Pep manac'h a ya da glask e voued, ha tud lik pinvidik a-du ganto a ra pez a zo ret evit na vefe ket a ziouer eus manatiou, pagodennou, arrebeuri, dilhad, louzeier, h.a., hervez an ezommou. Berzet e vez ivez ouz ar venec'h : eva diedou mezvus, debri estreget ar pred pemdeziek, mont da sellout ouz arvestou, korollou, hag an traou a denn d'ezo, kousket e gweleou uhel ha ledan.

En amzer bremañ ne van ket striz an holl reolennou-se e lec'hiou 'zo, da vihana evit pez a sell ar beva diwar an aluzen : manatiou bras 'zo hag a vez aozet enno ar boued e-lec'h d'ar venec'h mont d'e glask pep hini gant e skudell. E Selan avat ez eo chomet penn-da-benn an doare-beva an hevelep hini hag en amzeriou kenta ar Vouddhaadegez. Karl-Eujen Neumann, troer ar Roll pâli en alamaneg, a lavar (war-lerc'h eur veaj graet gantañ e Selan) :

« ... gouzout a ra (ar Bouddhaad) « ez eo pep buhez paourentez ». Bemdez e c'hellen gwelout n'eo ket ar c'homzou-se frazennou goullo. Evel gwechall, hizio c'hoaz ez a ar manac'h diouz ar beure dre ar gêriadenn, yaouank pe goz, kofek morse, hogos atao treut, d'ezañ doare eun embleustrer, o kerzout dic'hoarz, diskabell, touzet evel Skipion, kleuz e zaoulagad, dam-

guzet e skudell dindan an doga hir melen. Mont a ra a lochenn da lochenn, o c'hortoz difiñv eur pennadig eun dourn madelezus da lakaat eun tamm boued er skudell... Pa gav d'ezañ ez eo leun a-walc'h e skudell, ... e teu en-dro d'e vanati avelek, hag e tebr e bred en e aez ha goustad, hep dibab, ... ne vern petra a gav er bezel ... N'en deus ken mui ezomm da soñjal e petra a zebro betek antronoz veure » (58).

Reolennaduriou all a zo evit darvoudennou all buhez eur manac'h. O fal eo degas eur stad a emzinac'h e-keñver madou hag holl draou ar bed, tra ma verzont war eun dro embregereziou an embleustrerez. Darn anezo a sell ouz ar gempennidigez, koulz evit an annezlec'hiou hag evit an dud.

Amzer ar venec'h a zo rannet etre ar poellad hag ar vurutelladeg diwar-benn an testennou, ar c'henteliou d'an dud lik, deskerez an danveziou-leaned hag hini an engroez a vugale a gaver e pep manati (E Burma ha Siam dreist-holl, e tremen holl baotred ar vro dre skoliou ar venec'h). Bez' ez eus ivez ar prederiadur hag al labouriou hiniennel. Niverus-tre eo ar manatiou, ha rei a reont bod d'ar veajourien.

Al liderez a zo an hini eeuna a c'heller kavout. N'eus anezañ nemet an « devez yun » a c'hoarvez diou wech ar miz, gant e gofezidigez voutin, hag al lidadeg-vloaz a anver « kouviadur ». Hag an dra-se n'eo ket souezus, pa n'eus doue ebet da bedi ; ar Bouddha, heñ, a zo aet e-barz an Nirvâna ; petra a c'hellfe ober ken eur manac'h eta nemet heulia e gelennadurez evit tizout an hevelep ermaeziadenn diouz bed an darvoudennou ?

(58) K.E. Neumann. Die Reden Gotamo Buddhos. Erster Band. Vorrede, XXXIX-XL.



Pa vez erruet « devez ar yun », ez en em vod ar venec'h en eul lec'h dibabet, da serr-noz. An holl a rank beza aze, hogen an danveziou-leaned n'o deus ket koulskoude aotre da gemer perz er vodadeg. Na tud lik na leanezed ne c'hellont dont kennebeut. Neuze e teraou ar manac'h kosa lenn reolennadur ar gofezidigez, ha pa zeu niveridigez ar pec'hedou (ar peder berzidigez vras a veneger da genta), etrezo eun ehan, pep manac'h en defe graet hemañ pe henhont eus ar pec'hedou-se a rank hen anzav :

« Eur manac'h ha na gofesfe ket ... eur pec'hed graet gantañ hag a zalc'h koun anezañ, a zo kablus a c'haou youlek. Hag eur gaou youlek, â dud kehelus, a zo eun harz evit ar vuhez relijiel : hounnez eo komz ar Gwenvidig. En abeg da se eo e tle eur manac'h, en deus graet eun dra bennak, hag a zalc'h koun, hag a venn glanaat, kofes e bec'hed. Rak ar pez a gofes a zo skañv evitañ ».

Ma ne gofes den ebet, e lavar al lenner :

« Dinamm diouz ar pec'hedou-se eo ar re gehelus, hag en abeg da se eo e tavont ; er c'hiz-se eo e veizan an dra-se ».

Ar c'houviadur (pavâranâ) a zo eur vodadeg-lid a zalc'her e dibenn mare ar glaveier. Eeun-tre eo ivez. Pep manac'h, adalek an hini kosa betek an hini yaouanka, a c'houlenn d'e dro ouz ar vreudeur all :

« Kouvia a ran, â dud kehelus, ar Gumuniez : m'hoc'h eus gwelet pe glevet eun dra bennak diwar va fenn, pe m'hoc'h eus eun diskred bennak warnoun, ho pet truez ouzin-me, â dud kehelus, hag hen lavarit. Ma anavezan va gaou, e fell d'in rei gwerz evitañ ».

Pa vo lakaet gant an dra-se kehelidigez relegeier ar Bouddha, ha pirc'hirinadennou d'al lec'hiou sakr

(59), gant goueliou aozet hervez o flijadur gant Bouddhaiz lik, hor bo graet tro liderez Bouddhaadegez ar C'hreisteiz.

Eur ger bremañ a-zivout Kumuniez al leanezed. Buhez ar re-mañ a zo damheñvel ouz hini ar venec'h. Mont a reont ivez da glask o boued, hag al liderez a zo an hevelep hini. Ar venec'h o deus ar gefridi da zisplega ar gelennadurez d'al leanezed ha da rei d'ezo pep doare a erbedou speredel. Lakaet er-maez an traou ret-se, eun disrann striz a zo etre menec'h ha leanezed. A-enep d'ar pez a weler er gristeniez, niver al leanezed a zo bet atao hag a zo c'hoaz kalz bihanoc'h eget hini al leaned.

Evit an dud lik, ne c'houlenner diganto nemet en em ziskouez madelezus e-keñver ar venec'h, kemer anezo, eus o gwella, evit skouer, ha selaou ouz o c'helennadurez hag o atizou evit gallout ren eur vuhez eeun a zedenno o c'h-karma d'eur stad uheloc'h.

Ar Mahâyâna n'eo ket ken unvan an traou gantañ. Skol ar C'hreisteiz a sell dreist-holl war-du an oberou ; en em staga a ra ouz an ober hir ha kalet, a dle kas da benn an « Arhat », an den a ren e vuhez diweza, an den a zilezo evit mat bed ar poaniou. Bouddhaadegez an Hanternoz a zo dibradet kalz uheloc'h etrezek ar c'hevrin hag an usved. Klask a ra ivez Bouddhaiz ar Mahâyâna beva er c'hlanded, hogen n'eo ken dre ma sellont ouz reuziou ar bed ha dre ma klaskont en abeg da se en em zizober diouz e douelladuriou. Nann, dre stagadur kevrinel ouz traou an Tu-Hont eo.

(59) Ar re -mañ dreist-holl : a) al lec'h ma voe ganet ar Bouddha. b) al lec'h ma tizas ar Sklerijennadur-meur. k) al lec'h ma lakaas en-dro Rod al Lezenn. d) al lec'h ma 'z eas kuit da vont e-barz an Nirvâna.



Hemañ, a vare da vare, pa 'z a eur bed war ziskar, en em ziskouezata e stumm eur Bouddha evit adgervel an dud war hent ar silvidigez. Tra ma ro an Hinayâna an dalvoudegez hag an evez d'ar Bouddha istorel, Sakyamuni, en e skouer hag en e gelennadurez (60), ar Mahâyâna a laka pled en eun doare usvedel war an holl hedad a Vouddhaaed tremenet da fetisidigez mouez an « Dra all » kevrinus. Ne vez ket gounezet ar Sklerijennadur meur dre an oberou kement ha dre eun doare lusk roet en eun taol d'eun ene dare evit e zegemer gant eun darvoud-mañ-darvoud. E-lec'h klask evel tud ar C'hreisteiz ijinou evit harpa ar prederiadur (da skouer, sellout pell ouz eun dra bennak da gengreiza gwelloc'h ar spered) e stag ar Mahâyâna kentoc'h ouz an herrou kevrinel etrezek an Tu-hont. Aesoc'h eo an dra-mañ evito abalamour d'an diou gredenn-mañ : bez' ez eus unanelez-natur etre ar Vouddhaaed, an dud hag an traou ; pep hini a c'hell eta kemerout kenouiziegez eus e « natur a Vouddha » e douna e askre, ha beza e-giz-se dibradet en eur bomm a anaoudegez weladurel etrezek an Tu-hont.

Pal ar Bouddhaad hinayânaat hag hini ar Bouddhaad mahâyânaat n'int ket heñvel, hag emdrôad an dud tizet ganto an dieubidigez, goude o maro, n'eo ket kennebeut meizet en hevelep doare.

Gwelet hon eus an Arhat, sant Bouddhaadegez ar C'hreisteiz, o klask netra nemet beva e vuhez diweza, hag eur wech echuet houmañ, steuzia en Nirvâna. Sant ar Mahâyâna, en enep, a glask tizout ar stad a Vodhisattva goude e varo, ha diwezatoc'h c'hoaz ar stad a Vouddha. E skol an Doare-Karr bihan, n'anavezer ket a

(60) Hep chom koulskoude hep menegi ar Vouddhaed all.

Vodhisattva. Eur Bodhisattva eo eun den echuet gantañ kelc'htro e vuheziou war an douar, tizet gantañ ivez ar Sklerijennadur meur, o piaoua teñzor Furnez ar Vouddhaed ; ha deut en unan eus ar « broiou Bouddha » ma vev enno boudou a stad uheloc'h eget an dud, e-lec'h chom aze da beurechui e zarevidigez er Sklerijennadur meur, ha mont goude se e-barz an Nirvâna, e kav gwelloc'h adkemerout ar stumm denel ha tremen meur a vuhez c'hoaz war an douar evit displega Lezenn ar Silvidigez d'an holl hag o dizamma diouz o bec'hiou. Ar Bodhisattva a ra ar gouestlou-mañ :

« 1) An holl zellidou dastumet ganin-me, koulz en amzer dremenet hag en hini bremañ, ra vint kevrennet etre an holl voudou gwiridik ha r'o c'hasint holl da vennadi an Anaoudegez veur. Ha va gouestlou (pranidhâna), ra greskint dalc'hmat e nerz ha r'am harpint e-doug va azganedigeziou.

2) Dre zellidou va ober, ra c'hellin, ne vern e pelec'h e vin ganet, dont dirak ar Vouddhaed ha dougen bri d'ezo.

3) Ra c'hellin beza e-pad an holl amzer e-kichen ar Vouddhaed, evel ma heuilh ar skeud an dra, ha chom hep beza morse pellaet diouto.

4) R'am c'helenno ar Vouddhaed war ar gwirioneziou relijiel a zere ar gwella ouz va meiz ha ra dizin en diwez pemp galloud speredel ar Bidhisattva.

5) Ra vezin peurvarrek war an anaoudegez ouiziegezel ha war bennelfenn ar relijion ha ra biaouin damgeal gwirionez al Lezenn vat.

6) Ra vezin gouest da brezegenni hep skuizder ar wirionez d'an holl voudou, d'o frealzi, da veza spleitus d'ezo ha d'o lakaat da zont da veza meizidik.



7) Ra c'hellin, gant harp galloud ar Bouddha, treuzen o fez dek rannvro an hollved, kehela gant doujañs an holl Vouddhaed, klevout o c'henteliou war ar Gelennadurez, hag ober e pep lec'h ar vad d'an holl voudou santidik.

8) An holl voudou santidik e dek rannvro an hollved, a c'hello klevout va c'henteliou pe va ano, ra vezint diac'hubet diouz an holl drivliadou ha ra santint ar Bodhîchitta (61) oc'h atiza enno .

9) E pep amzer, ra ambrougin ha ra warezin an holl voudou santidik, o pellaat diouto an traou n'int ket aotreüs d'ezo, o rei d'ezo leveneziou diniver, ha ra c'hellin ivez, dre aberz va c'horf, va buhez ha va madou, dedenna an holl voudou d'al Lezenn, o lakaat e-giz-se da dalvezout ar Gelennadurez wirion.

10) Ra c'hello, daoust d'in da lakaat ar gelennadurez da dalvezout, va c'halon beza dieubet diouz ar menoz ez oberiataan en eun doare rediet ha drevezet, evel an holl Vodhisattvaed, a laka ar Gelennadurez da dalvezout, en doare ma ne lezont, zoken ma chomont hep lakaat anezi da dalvezout, netra da lakaat da dalvezout. Rak graet o deus o gouestlou dre garantez ouz an holl voudou » (62).

E-pad kantvedou diniver e stourm evel-se ar Bodhîsattva evit kas war-du Lezenn ar Bouddha holl voudou ar bedou. Kreski a reont e zellidou, e c'halloud, e furnez, e sklerijennadur. Hag en diwez e teu da veza, heñ ivez, eur Bouddha peurc'hraet-klok. Ne deer ket en eun taol en Nirvâna, a lavar kelennadurez ar Mahâyâna, pe gentoc'h, diforc'h a ra an Nirvâna keñveriel,

(61) Spered a furnez veur.

(62) Vasubandhu. Prezegenn war zihun ar Bodhîchitta.

a zo stad eur Bouddha en e rouantelez speredel, eur stad a c'hlander, a speredelez hag a sklerijennadur meur dreist da re ar boudou uhela, diouz an Nirvâna peurc'hraet pe Parinirvâna, hag a zo en tu-hont da bep euslavar, da bep krog a-berz ar meizout. En Nirvâna keñveriel, n'eo ket aet Bouddha kuit c'hoaz diouz bedou an Diskouezataet. Er Parinirvâna en deus avat dilezet ar roud darvoudennek diweza. Eur Bouddha a zeu meur a wech e stummou denel disheñvel er bed :

« N'oun ket aet amañ nag e nep amzer all ebet e-barz an Nirvâna peurc'hraet ; graet em eus hepken gant va gouiziegez e dibab an ijinou, ha dont a ran a wech da wech e bed an dud veo » (63).

Rouantelez eur Bouddha (Buddhaksetra) a zo eur rannvro eus an hollved, enni meur a ved annezet gant a bep seurt boudou, ha ma astenn warni ar Bouddhase e warez hag e levezon vadelezus, e-pad amzeriou diniver, a-raok mont en Nirvâna peurc'hraet (64).

Hervez ar Mahâyâna, e c'hell en em gavout meur a Vouddha a-gevret en hollved. Ma sellomp an dra-se en eun doare usvedoniel, e veizimp n'eo, evel an unanelez a natur etre ar Vouddhaed, an dud hag an traou, nemet adtaol an diazezenn-mañ : an Dra en tu-hont d'an darvoudennou (e zoareelez n'eus nemeti a c'hellomp tizout gant hor meizerez) a fetisa e geflusk-dedennadur-an-traou-diskouezataet etrezek ennañ eunan e stumm ar Vouddhaed, a c'hell beza niverus-tre hervez an darvoudou. Ha pa n'eo an holl Ziskouezataet nemet eun neuz, n'eo ket souezus klevout e teuio

(63) Saddharmapundarikasutra, XV, 7.

(64) War ar « Buddhaksetra », lenn an heuliad pennadouskrid heverk savet gant Theresina Rowell war « Eastern Buddhist » adalek mezeven 1934 (e saozneg).



d'o mare al loened, ar plantennou, an douar, ar mein, da veza Bouddhaed ha da dizout en diwez an Nirvâna : pa n'int holl nemet eur stumm mezevellus kemeret gant an « Dra all », ha pa 'z aint en-dro da steuzia ennañ.

« Ar Vouddhaed e rouantelezіou bouddhaat diniver,
N'int nemet ar Bouddha unanel e doun hon ene ;
Hag al lotuz aour, ken niverus ha takennou ar meurvor,
A zo hor c'horf » (65).

Bremañ m'hon eus gwelet arouezіou hollek ar Mahâyâna, ret eo sellout spisoc'h outañ hervez ar stummou a gemer el lec'h-mañ-lec'h, rak n'en deus ket an unvanded a gaver en Hinayâna.

Bouddhaadegez an Tibet a zo an hini mesketa gant traou estren ; lamaadegez e vefe kenkoulz envel anezi. Kehelidigez ar Vodhisattvaed a zalc'h eul lec'h bras en Tibet, dreist-holl hini Avalôkitesvara (Kwan-yin e Sina, Kwannon e Japan), personeladur spered a drugarez ar Vouddhaed. Da Avalôkitesvara eo e roer ar reolskrid : « Om-mani-padme-hum » (A vraoigel lotuzenn ! Amen !), a azlavarer ken alies, a roer d'ezañ eur galloud marzus, hag a weler skrivet e pep lec'h. Dibaregez vrasa Bouddhaadegez an Tibet eo ar gredenn a zo diwanet eno a-zivout pez a anver en doare boutin : « Bouddhaed adganet » (66). « Tülku » a reer diouto e

(65) Eus eur barzoneg Kôbô-Daishi, unan eus brasa sent ar Japan bouddhaat hag an hini brudeta anezo, krouer ar rann-gredenn Shingon (774-835).

(66) Lenn da skouer : « Meine Begegnung mit dem Lebenden Buddha von Kum-bum » (Berliner Illustrierte Zeitung 8 April 1934).

tibeteg. Kemeret o deus o orin diwar lorc'h ha youl-uhelaat eul lama-bras a lavaras (e-kreiz ar seitekvet kantved) e oa eun deveradur eus an doue Tchenrezigs. Nepell goude se o doa ivez an holl vanatiou en o fenn « tulkoued » a ouenn doueel uhel. Bez' ez eus ivez avat, e-touez an « tulkoued », deveraduriou eus sent, gouizieien, h.a., hogen ket eus ar Bouddha Sakya-muni. Faos eo eta lavarout « Bouddha adganet ». A-wechou e c'han eun den maro meur a dulkou, pe, en enep, eun den beo a zo eun tulkou deveret diouz meur a bersonelez, doueel (dreist-holl doueed eus pantheon koz an Tibet pagan, hemañ manet atao damveo dindan al livadur bouddhaat) pe denel pe aerouantel. War-lerc'h maro eul lama, e klasker e pe vugel ez eo adga-net, a-wechou diouz diskleriaduriou al lama e-unan a-raok e varo, a-wechou all diouz re eun hudsteredour.

Tibetiz o doa a-raok donedigez ar Vouddhaadegez en o bro eur relijion a oa dreist-holl anezi embrege-reziou hud. Kemeret o deus er gelennadurez nevez ar pez a yae ar gwella gant o fleg. Ha setu ma kaver e Bouddhaadegez ar vro-se eun ijin stummet dreist-holl da c'hallout gounit galloudou dreist-natur. An embre-gereziou koz n'int ket bet ankounac'haet na dilezet, hogen kemmesket gant ar Vouddhaadegez Tantra (67), an hini a zo bet degemeret gant tud an Tibet. Setu amañ an traou iskisa a vez graet gant an dozien dibe-tat :

Eun darn vras eus an troiou-hud a zo a-berz an erevent :

« An Tibet a zo bro an diaouled... O wiska mil stumm dishefivel, e ra ar gwall voudou-se o annez er gwez, er

(67) Skol hudel er Vouddhaadegez indezat.



reier, en traoniennou, el loc'hou, en eien. Mont a reont war-lerc'h an dud hag al loened evit lemel o « c'houez vuhezel » diganto (68). Ret eo eta dont a-benn diouto hag o lakaat da blega dirak youlou an dud. Al lamaed a stourm evit tizout ar pal-se, hag ar strobinellerien lik (niverus-tre) a ra ivez. Lavarout a reer e c'hell an hudourien vras nijal en aer ha tizout an dud a zo forz pegen pell diouto. Kroui a reont deve-raduriou a ya hag a zeu hervez o c'hoant, a c'hell beza gwelet ha kaout levezon war vuhez an dud, ma fell an dra-se d'o c'hrouer. Luiou erevent a sent ouz ar re-mañ. Anat eo e ranker ober eun dibab e-touez an traou-se, kresket gant imbroud an danevellerien. N'eus mar ebet avat eo deut ar bobl souezus-se goude eur gourdonadur a gantvedou diniver da biaoua galloudou eneel dibar e domaniou ar gouiziegeziou amguz hag an hudoniez du ha gwenn. « Lung-gom-pa » a reer e tibeteg eus tud hag a zo deut a-benn da c'hallout redek gant eun herr dreist-natur e-pad eurveziou hep ehan nag ezomm debri. Aleksandra David-Neel (69) he deus gwelet « lung-gom-pa » o vont en-dro, hag a lavar :

« Deut e oa nepell diouzimp. Gallout a raen sellout ouz e zremm dizaouzan hag e zaoulagad digor-bras, a seblante arvesti difiñv eul lec'h bennak, uhel, en ec'honder goullo. Al lama ne rede ket. Lavaret e vefe bet ec'h en em zibrade diwar an douar da bep kammed hag ez ae war-raok dre lammou-herr evel ma vefe bet d'ezañ gwevnded eun dotu... Al « lung-gom-pa » en

(68) Alexandra David-Neel. Mystiques et magiciens du Thibet, p. 125.

(69) Id. p. 204-205.

doa kerzet e-pad an noz hag an devez war-lerc'h, hep eun ehan, gant eun ernez damheñvel ouz an hini hor boa gwelet d'ezañ ».

Ar « respa » a zo ar re a vev er meneziou uhel goloet a erc'h hag a skourn, hep goudor na tan na dilhad zoken. Eur gourdonadur kalet a zo ret heulia evit dont a-benn da gaout ar galloud da biaoua an tan-diabarz ma c'heller beva gantañ neuze hep santout morse ar yenijenn. A. David-Neel he deus gwelet « respa » hag a veze lakaet en-dro d'ezo, en noaz-pilh, liñseriou o tont diouz an dour, e-pad eun nozvez reo kriz, hag a sec'he anezo, an eil goude eben, gant tommder o c'horf. An dud-se avat ne c'hellont ket ken mont e-kichen an tan nag al lec'hiou tomm.

Lid an « gtchöd » (70) a zo marteze an dra souezusa e-touez embregereziou al lamaedegez. An hini a venn ober « gtchöd » a ya, pa gouez an noz, en digenvez, en eur vered pe en eùl lec'h ma 'z eus bet graet eul lazadeg pe eur gwalldaol bennak, hag e laosk neuze hirvoudou gant eun drompilh graet gant askournmorzed eun den evit gervel an diaouled. Ar re-mañ a zered, a sailh war al lama, o tiframma anezañ, oc'h eva e wad hag o tebri e gig, tra ma vroud anezo c'hoaz an oberataad gant ar c'homzou-mañ :

« E-pad mareveziou diniver ... em eus amprestet digant boudou diniver, diwar goust o hevoud hag o buhez, va boued, va dilhad hag a bep seurt madou evit derc'hel va c'horf yac'h ha laouen, ha difenn anezañ diouz ar maro. Hizio, paea a ran va dle o kinnig evit beza drastet ar c'horf am eus ken karet ha koulouchet. Rei a ran va c'hig d'ar re o deus naon, va gwad d'ar

(70) Distaga « tcheud ».



re o deus sec'hed, va c'hroc'hen evit golei ar re noaz, va eskern da ober tan evit ar re o deus riou. Rei a ran va hoal-vat d'ar reuzeudig, ha va c'houez vuhezel evit adveva an toc'hor ... Mez d'in-me ma kilan dirak an aberz-se. Ha mez d'eoc'h-c'houi ma ne gredit ket hen degemerout ».

Niverus eo an danveziou-lamaed yaouank hag a gav d'ezo gwelout ar strollad diaouled o redek warno ha santout ar gwall voudou-se o freuza o c'horf, oc'h eva o gwad hag o chaokat o bouzellou, ken tuet int war an tu-se gant o diorroadur, o c'helc'hiadur ha levezon ar vro ouez ha dizarempred. Eur wech echuet o fred gant an erevent, koulz ar « banvez du » a zeu d'e dro. Ar gweledigeziou a steuz, ha birvilh an den a gouez a-nebeudou. Bremañ e rank emskeudenni n'eus dioutañ nemet eur bernig ludu e-touez pri du, pri e saotrou hag e walloberiou e-pad buheziou diniver; bez' e rank ivez meiza n'eo ar c'heal-aberz en deus bet nemet eun touell ganet diouz al lorc'h. Ne c'hell rei netra, peogwir n'eo netra. Hag al lid a echu war an emzinac'h hollek-se. C'hoarvezet eo gant leaned yaouank, re a imbrouderez d'ezo gant re nebeut a reizvarnerez, dont da goll ar skiant pe zoken mervel gant an aon.

Rannet eo an Tibet etre diou vreuriez relijiel : hini ar « bonedou ruz », hag hini ar « bonedou melen », ar re-mañ o heulia adreizadur Tsong-Kha-pa al lama brudet a roas d'e relijion eul lusk nevez e dibenn ar Grennamzer. Menec'h breuriez ar bonedou ruz, an Trachi-lama o ren warno, a c'hell dimezi ; re ar vreuriez all, renet gant an Dalai-lama, a chom e Lhassa, an hini vrasa ha galloudusa, ne c'hellont ket.

Brudeta levr a dleer da brederidigez al Lamaiz eo ar Bardo Tödol, ennañ dezrevelladur emdrôad ar boudou goude o maro.

Menegomp, da echui gant an Tibet, eun dra o tiskouez penaos, m'o deus tud ar vro-se plegou-spered iskis ha doareou sebezus, ne ra ket ar furnez diouer d'ezo evelato. Alies e vez lavaret d'eun danvez-lama gant e vestr kemerout eur « yidam » pe doue gwarezer da azeuli. Erbedet e vez d'ezañ prederiata war an doue-se betek ma teuio hemañ d'en em ziskouez. Ar gweledigeziou a zeu da veza niverusoc'h-niverusa, hag en diwez e vev ar manac'h yaouank a-gevret gant e yidam, a wel, a sant hag a glev anezañ. Neuze e lavar ar mestr d'e ziskibl :

« N'em eus netra ken da zeski d'eoc'h. Eur gwarezer galloudusoc'h egedoun hoc'h eus gounezet. Bevit eta dindan e virerez ».

Darn a selaou ar menoz-se hag a gendalc'h e-pad o buhez da ober gant o zasmant. Darn all a anzav n'int ket evit mirout da gredi n'eo ar yidam nemet krouadur o imbrouderez. Lavarout a ra ar mestr eo ret adkreski o azeulerez evit kas ar prederiou fall-se kuit. Ma teu, daoust da se, an diskibl da anzav an hevelep tra, eur maread amzer war-lerc'h, e lavar ar mestr d'ezañ neuze :

« An dra-se eo ivez a oa ret gwelout. Doueed, diaouled, an hollved en e bez n'eo nemet eun touell. Er spered eo hemañ, diwana a ra eno, ha steuzia ennañ ».

Dre se, kentel diweza al Lamaadegez eo hini ar Vouddhaadegez e pep lec'h.

E Mongolia hag e Mandchouria, ez eo ar relijion an hevelep hini hag en Tibet.

E Sina n'he deus biskoaz ar Vouddhaadegez didroadet kredennou ha prederouriezou ar vro, evel kehelidigez ar c'hourdadou ha kelennadurez Konfusius ha



Lao-Tse. Bevet o deus holl a-gevret. Pennderou ar re-mañ hag ar re-hont a zo bet kemmesket kalz pe nebeut, dre ma van kehelidigez ar c'hourdadou diazez relijiel an holl Sinaiz, ne vern pe gredenn a heuilhfent a-hend-all. An dud a ya alies lerc'h-ouz-lerc'h da lidadegou an holl relijionou a gaver er vro. Diouz an tu all, bet he deus ivez al Lamaadegez eul levezon war vouddhaadegez Sina, evel ma weler e kredenn an « tulkoued » degaset evel-se en Impalaeriez ar C'hreiz. Abaoe eur c'hantved bennak, ez ae ar Vouddhaadegez war wanaat e Bro-Sina (hag an holl gredennou en eun doare hollek). E kevrennou ar vro gounezet bremañ gant ar Soviedou, hogos kant milion a dud o veva enno, ez eo bet diskaret krenn ar relijionou, ar manatiou, an azeuldiou hag o madou kemeret ha troet da implijou all. E-lec'h ma chom kreñv ar Vouddhaadegez koulskoude, ez en em ziskouez eun azganedigez abaoe eun nebeut bloaveziou. War c'hlanaat ha kreski ez a eno Lezenn ar Bouddha, an Azaouezus T'ai-Hsu e penn al loc'hadur-se.

Ar vro avat a ro gwir skeudenn ar Mahâyâna en e zounder prederouriel hag e vuhezegez e pep perc'hen-niez eo bro Japan (71). En abeg da binvidigez ar c'helennadureziou ha d'o diforc'hou hervez ar rann-gredennou, ez imbourc'himp ar re-mañ o teraoui dre ar re gosa.

Ar ranngredenn Hosso a zo bet savet e 653 gant Dôshô, pa zistroas eus Sina, e-lec'h m'en doa degemeret kelennadurez ar pirc'hirin Hiuen-Tsang, dastu-

(71) Sellout : Graf Hermann von Keyserling, Reisebedarf eines Philosophen, pennad : Japan (troet e galleg : Journal de voyage d'un philosophe. — Stock).

met gant hemañ en Indez. An deskadurez Hosso a zo eun hollsperedouriez : ar Ratoz eo an dra n'eus nemeti. An tri bed (bed ar C'hoant, bed ar Stumm, bed hep Stumm) hag an holl voudou a chom enno a zo mezevelladur, o tiwana er meiz hag o vervel ennañ. Ar vuhez eo eun huñvre. Hogen, dindan an darvoudennou, er-maez eus ar gwel kenboelladel, bez' ez eus ar Ratoz peurvoudel, na welomp nemet dindan stumm touellus an darvoudennou a zo anezo an tri bed. Kredi e gwirvoud an traou a zo faos, kredi e nann-gwirvoud an traou a zo faos ivez. Bez' ez eus a-dreñv ar Beza hag an Nann-Beza eur goulakaat doun e-lec'h ma tiguz ar Meiz peurvoudel ha neuz touellus an traou diskouezataet.

Ar ranngredenn Kegon a zo diazezet war an destenn vrudet anvet Avatamsakasutra e sanskriteg ha Kegongyo e japaneg. Savet eo bet e 736 gant ar Sinaad Dô-sen. Hervez he c'helennadurez, e chom, e pep grouanenn en Hollved, mil ha mil Bouddha o prezeg peurbad ar Furnez veur d'ar boudou, en doare ma kan pep diskejenn, annezet gant eun engroez a Vouddhaed, Lavar al Lezenn vat. Ha war an tu all, n'eo Lavar an holl Vouddhaed en Hollved nemet an hevelep mouez, mouez an hevelep Peurvoud, holl elfennou ar bedou o tivizout an eil gant egile. Kelennadurez hag a zo displegadur, — en eun doare-lavar barzek kement hag usvedel, — eur gengredoniez etre elfennou bedou an Diskouezataet, o kaout o gwirionez unanel er Peurvoud kevrinus, m'eo Kentel ar Vouddhaed e vouez, o trebarzi betek an diskejenn diweza. « Kendreantadur eo ar gelennadurez displeget er c'h-Kegon... pep tra o levezona pep tra hag o veza levezonet gant pep tra.



An holl draou a zo unan, hag an unan-se eo ar Gwirvoud dreist o terc'hel anezo holl » (72).

Klevomp al levr sakr e-unan :

« Ar Bouddha a zo glan en e stumm ha peurbad, habask,
E splannder a sked war an holl vedou,
E gorf a zo evel ar goabrenn a nij (73),
Hag e vuhez-diabarz a zo dreist d'hor meizout.
Al Lezenn m'emañ enni e vroiou diniver, evel hue,
Ar Bouddha a brezeg anezi e geriou dieil.
E vouez speredel a glever a bell hag a dost,
Ha pep boud santidik a veiz anezi hervez e zoare d'ezañ e-unan.
Hag an holl a gav d'ezo n'en deus ar Bouddha lavaret nemet ar pez o deus meizet.
.. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. ..
Petra c'hellomp meizout diouz ar bed-mañ gant hor spered gwan ?
Dre garantez ouz ar re veo, e pep lec'h en em ziskouezata ar Bouddha.
Hag e ober a gempouez doan hor stad.
Ar bed n'eo na gwirvoud na netraidigez.
Ar Bouddha skedus a zo dreist tiz ar meizout denel !
.. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. ..
Holl vroiou ar Bouddha en em drebarz kenetrezo, ha diniver int.
Leunia a reont an Hollved ha fiñval gant eun emlusk peurc'hraet.

(72) An Outline of the Avatamsakasutra, gant Beatrice Lane Suzuki, war « Eastern Buddhist » (Gouere 1934).

(73) Ar c'horf sterennel a van gant ar boudou goude o maro. Ar gredenn er c'horf sterennel a oa hollek e-toues an darn vuia eus poblou an Henamzer.

En unan eus bedou ar Bouddha e kaver holl vedou ar Bouddha,
Ha pep hini a zalc'h ar re all holl ennañ,
Ha koulskoude, hini ebet anezo n'eo nag astennet na gwasket,
Ha koulskoude, pep hini anezo a leugn dek rannvro ar bed,
Hag an Hollved, gant e endalc'h, a zo dalc'het en unan anezo.
Betek er vihana grouanenn,
Eo merzet galloud ar Bouddha ;
War eur mor a zasprenadur hollvedel eo
E tregern mouez ar Bouddha, evit an holl voudou santidik !

.....................................

An holl vedou a zo ganet en touelladur ;
N'eus ket a vezout danvezek ;
Ha gwir vezañs an dra-mañ,
Ar Bouddha hepken hen anavez.
An hini a veiz en doare-se
A wel ar Mestr. »

Ar ranngredenn Tendai a denn hec'h ano diouz menez Tien-T'ai e Sina, e-lec'h ma voe savet gant Tche-Tcho-ta-che. Ar bonz Dengyô-Daichi a zegasas e gelennadurez e Japan e 804. An Tendai a laka dreist-holl en a-raok keal ar voutinded-vezañs etre ar Vouddhaed, an holl voudou hag an traou (e sanskriteg : Bhûtha-Tathâta). Al loened, ar plantennou, ar mein, a dizo eun devez stad ar Vouddhaed (an dra-mañ a skeudenn kelennadurez-diazez ar Vouddhaadegez : an Diskouezataet n'en deus nemet eur bezout touellus, a zilez a-dammou e stumm darvoudennek evit steuzia en



Tu-hont). An darvoudennou a zo eus an « tri mil dharma », pe elfennou kenta, a stumm dre o c'hens-troll holl neuziou korfel ha speredel ar bedou. Bez' e c'heller o zremen evit ar Goullo (pe Nann-Beza), pe evit ar Beza, pe evit nag an eil nag egile :

« Ar ger *goullo* a seblant beza nac'h an tri mil dharma ; ar re-mañ koulskoude en em ziskouezata en eun doare darvoudennek. Gallet e vo eta kavout gwelloc'h ar ger *beza*. Met dibabet e vo ar ger *thû* (na beza na nann-beza) evit displega natur diverzus ar Ratoz na c'hell en em walc'ha, na gant ar beza na gant ar goullo » (74).

Rak ar Ratoz weladurel he deus he gwriziou en Dra diverzus er-maez eus an holl zarvoudennou. Evit an Tendai, ez eo an tri mil dharma an Tu-hont peurvou-del e-unan, en deus gwisket ar stumm-se da genstrolla an Hollved.

E-touez he zestennou sakr, e ro ar ranngredenn Ten-dai eul lec'h a enor da « Lotuzenn al Lezenn vat » (Saddharmapundarikasutra). Komz a raimp diwar-benn houmañ pa bleustrimp war ar ranngredenn Nichiren, na anavez Bouddhaadegez all ebet nemet an hini kelennet er Sutra-se.

Ar ranngredenn Shingon a savas e 806 brudeta sant Japan, Kôbô-Daishi. Hemañ en doa degemeret ar gelennadurez e Sina digant Huei-Kuo, a voe bet desket warni gant eun Indezad en doa e-unan klevet anezi digant ar prederour illur Nagarjuna, kelenniet gant an den fur Vajrasattva, anvet gant ar Bouddha e-unan evel pennhêr al Lezenn. Evel ar re all, ez embann ar ranngredenn Shingon unanelez natur ar Vouddhaed, an

(74) Keke-Daishi, Guketsu.

traou hag ar boudou, diskouezatadur ar Peurvoud. Lakaat a ra avat en a-raok ober ar Vouddhaed, mouez an Tu-hont, a skuilh ar sklerijenn dreist-meiz e-touez bedou an darvoudennou, o rei er c'hiz-se eun anaoudegez weladurel, kevrinel, eus ar pez a zo kuzet a-dreñv an darvoudennou-se. En abeg da se e komzer er Shingon diouz ar Bouddha dindan an ano sanskritek, « Mahâvairacana » (ar Sklerijennadur-Meur). Bez' ez eus, a lavar ar gelennadurez Shingon, diou neuz en Hollved : an hini-diavaez, hewel, hag an hini-diabarz, kevrinus ; hag ar ranngredenn, hec'h-unan e-touez ar re all, a stag da baka ster kuz an traou. Eun heuliad embregereziou 'zo evit tizout ar pal-se a ro ar Sklerijennadur-Meur, o peurheñvelaat an den ouz ar C'hosmos, o lakaat eta an den da welout e vezañs peurvoudel kuz, boutin d'ezañ, d'ar boudou, d'an traou, d'ar Vouddhaed. Ar Shingon a lavar en deus pep tra eur c'horf, eur meizadur hag eul lavar, an daou dra-mañ gouest alies da veza meizet hepken dre zoareou amguz. Setu amañ ar pez a lavare eur bonz Shingon d'an Ao. Steinilber-Oberlin pa edo e Japan :

« Ar gelennadurez Shingon a gelenn, hag amañ emañ an dalc'h, en deus an Dharmakâya (korf speredel) stumm ha lavar. Selaouit mat, komz a raio d'eoc'h, ma ouzoc'h avat aoza d'ezañ ennoc'h eun azeuldi, hag ober poellad speredel ouz hor mennadou-sturia. Glanded ar galon a zo ar c'henta feur. Daoust ha, kizidik evel ma 'z oc'h, n'hoc'h eus morse klevet hekleodiabarz e vouez ? Daoust ha n'oc'h bet morse paket gant an ezomm da gonoc'ha an dounderiou a zo ennoc'h ? Ne bedan ket ac'hanoc'h, en em glevomp mat, d'eur poellad speredel eeun a ensell-imbroudspered, hogen d'eun tra disheñvel e natur ha diaes da



ziskleria, d'eun tec'h kevrinel, e dounder, diouz ar gwiskou eneel tizet c'hoaz gant ar ratoz, en eul lusk dreistweladurel etrezek tizout ar c'hevrin, er c'hevrin ha dre ar c'hevrin, dindan sklerijenn ar feiz vouddhaat... An ardivinkelez hollek, a zeu d'imp diouz ar C'hornog, a ra eus an den eun emfiñver bouzar ha dall, ha n'eo ket eur spered klok eo. Forz pegen bras e vefe madou ar gouiziegeziou yaus, ar speredelez, hag he derdeus muioc'h a bouez, a dle diwall he gwiriou, dercondeus... c'hel he lec'h... Dalc'h ar gouiziegeziou boutin a zo ret d'ezañ beza diavaezel, peogwir ne eilgeriont nemet da : « Penaos e c'hoarvez an traou », ha tamm ebet d'ar c'hudennou usvedel na d'al luskadennou denel etrezek eul lec'hiadur peurvoudel. Ne arguzit ket o deus an traou eur c'horf, hogen nac'h a reot outo meiz ha lavar ! Pebez untuegez iskis ! Pep korf a vev eus eur meiz ma n'eo nemet an dameuc'h danvezek, pe a seblant d'imp beza danvezek, anezañ ; ha pep ratoz a zo dameuc'het dre gomzou, soniou ha fiñvadou. An didrouz n'eus ket anezañ. Bez' ez eus atao eun « hiboud speredel », hag en doare-se eo e c'hell a-wechou ar boudou en em glevout. An hini a veizo en eur c'hiz peurc'hraet an Tri C'hevrin : Kevrin ar C'horf, Kevrin ar Meiz, Kevrin al Lavar, a zeu da veza Bouddha. Ret eo prederiata ha poelladi hir amzer a-raok meizout an traou-se. Da genta, skarzit hoc'h ene diouz ar rakvarn verrsellus a laka eur gael etre an traou sellet evel diene hag ar boudou. An den dizesk a sav ar rummou ; an den sklerijennet ne wel ket diouto » (75).

Implijet e vez gant bonzed ar Shingon eun heuliad

(75) E. Steinilber-Oberlin : « Les Sectes bouddhiques japonaises ».

hir a zournfiñvadou, embregereziou ha stummadennou kevrinel o lakaat an hini a berc'henn anezo da dizout ster an Hollved ha da gaout levezon war ar boudou hag an traou. Ne c'heller ket avat lavarout muioc'h war o divout, peogwir ne vezont displeget nemet d'an deskidi.

Ar ranngredenn Zen, enni tri grounn savet e 1191, 1200 ha 1653 gant tud o doa degemeret ar gelennadurez e Sina, a zo marteze an hini vrudeta e broiou ar C'hornog. Eun dibarelez vras a zo d'ezi, rak enni e tle an dud klask o-unan, er-maez eus an holl skrituriou sakr ha pennabegou a bep seurt, ar barr goulou a darzo da sklerijenna o ene. Ar skrituriou sakr n'int nemet truilhou-paper. Al lec'hiadur uhela ne c'hell beza gwelbaket (angeschaut) nemet gant ar re a sav d'an derez-se, hag eno n'o devez ar c'homzou galloud ebet. N'heller ket displega an traou-se, ha n'eus nemet eun doare da sevel betek gorreou ar weladurez na c'hell ket beza trebarzet gant galloudeziou ar ratoz : ar pez a anver « satori » er Zen, ar sklerijennadur-meur. Da bep hini d'e glask gant daoulagad e spered e dounder e vezañs, a zo, a-dreñv ar gevrenn darvoudennek, hini ar Peurvoud ; d'e glask ivez en Natur, a zo ar Peurvoud diskouezataet. Ar Bouddha Sahyamuni n'en deus, en hanter-kant vloavez prezegennou, rannet grik morse eus traou ar weladurez uhel, rak ne c'heller ket hen ober. Diskouezet en deus an Hent. Hag hemañ, hervez ar Zen, a gaver gwelloc'h o tiguzat e doun an ene hag en holl rakvoudou an « natur Bouddha » : « Kouezadeg an deliou ha bleuñvadeg ar bleuniou a ziskuilh d'imp santelez Lezenn ar Bouddha », a lavaras eur bonz Zen. Ha da ziskouez pegement e ranker en em zizober diouz ar



paperiou, ar skolbrederouriez hag an holl draou a-ziavaez, pegement e ranker selaou mouez an « natur Bouddha » ennomp hag er bed, e skrivas Rinzai, saver unan eus ar ranngredennou Zen, en e Rinzai-roku :

« A ziskibled, c'houi hag a lusk da gaout eun anaoudegez gwirgelennek eus ar Zen, diwallit d'en em lakaat hoc'h-unan da fazia. Arabat eo gouzañv harz ebet war savidigez ho spered, nag en diabarz, nag en diavaez. Ma tegouezit gant ar Bouddha, lazit anezañ ! Ma tegouezit gant an ezec'h-veur, lazit anezo ! Ma tegouezit gant ar sent, lazit anezo ! Lazit anezo holl, hep mordo ! N'eus nemet an doare-se da c'hounit ar silvidigez !... Lavarout a ran d'eoc'h : Bouddha ebet ! Kelennadurez ebet ! Reizadur ebet ! Petra 'glaskit dalc'hmat e ti an amezeg ? A c'houi gant daoulagad goz ! ... Petra 'ra diouer d'eoc'h ennoc'h ? Ar pez a implijit bremañ n'eus diforc'h ebet etrezañ ha pez a zo graet ar Bouddha gantañ. Hogen ne gredit ket, ha klask a rit e lec'h all ! Dilezit 'ta ar fazi-se. N'eus gwirionez a-ziavaez ebet ! »

Da lavarout eo, kentel ar Bouddha a gaver e doun ar spered, ha n'eo ket e dastumaduriou denel e brezegennou.

Ar ranngredenn an niverusa e Japan eo hini an « Douar glan ». E gwirionez, bez' ez eus teir, dizalc'h an eil diouz eben, hogen ar gelennadurez a zo heñvel enno. Setu amañ o anoiou : Yûdzû-nembutsu (savet e 1118 gant Ryônin), bihanik-tre e-keñver an diou all ; 1175 gant Hônen) ; ha dreist-holl Jôdo (76) (savet e 1175 gant Hônen) ;

(76) Eur pevare ranngredenn a zo diwanet zoken diwar ar Jôdo dre ijin ar bonz Ippen e 1275. Bihanik-tre eo chomet da veza. Ji-shu a reer anezi.

Shinshu (savet e 1224 gant Shinran), enni hec'h-unan ouspenn 13.000.000 a zalc'hidi. Ranngredennou an Douar Glan eo ar re o deus degaset ar Vouddhaadegez d'he stumm an eeuna, ken eeun zoken ma vaner eun tammig souezet o sellout ouz pez eo deut da veza eno eur gelennadurez a c'houlenn kement a breder hag a embregerez evit beza damveizet. Amañ eo lamet digant ar meiz e wiriou. Ar feiz an eeuna, evel ma c'heller he c'havout en den an izela a zo tra-walc'h da zilezel goude ar maro ar bed doanius-mañ. Kavout a ra an Douar Glan e zigarez en doare-mañ :

« Ni, tud an amzer-mañ, a zo deut re wan evit gallout tizout dereou uhel-uhel ar Furnez veur. Ne c'heller ket ober eus ar Vouddhaadegez eur relijion evit ar re gouest da boelladi gant berz-mat war hent ar prederiadur uhel hag an emzinac'h. Ken dibaot int ! E-lec'h bremañ e c'hell an hini dizeska dont ganimp : n'en deus nemet beza izel a galon, eleveziek, peogwir n'omp holl nemet paour kaez tud a ya diouz eun eil buhez d'eben, bec'hiet gant hor samm torfedou, tud dic'halloud (77). Petra ober er stad-se ? Dibuna gant feiz hag izelegez : « Namu Amida Butsu » (Azeul da Amida-Bouddha. Amida eo an ano a roer e ranngredennou an Douar Glan d'ar Bouddha; an ano-se a zeu diouz ar sanskriteg Amithaba : ar Goulou diziwez. En em harpa a ra ar ranngredennou-se war ar « sûtra » Amithaba). Ar Peurvoud a van en ano sakr-se hol lakaio neuze da dizout, war-lerc'h hor maro, an Douar-Glan, a zo an Nirvâna. Bonzed ar ranngredenn Shinshu, o-unan e-touez ar gloer vouddhaat e Japan, a c'hell dimezi, hervez skouer o saver Shinran, a felle d'ezañ na vije netra d'e ziforc'h diouz an dud voutin.

(77) Keñveria Ovidus : « Video meliora proboque, deteriora sequor ».



En he zu hec'h-unan dirak ar ranngredennou all, a venne he saver kas holl da get, emañ ar ranngredenn Nichiren, a denn hec'h ano diouz hini he c'hrouer, Nichiren (Lotuzenn an Heol), sant brudet evit beza kaset d'o bevenn diweza ar plegennou a nerz-youl didrec'hus hag a gendalc'h dihorjellus e servij eur gevrenn a zo e-touez aroueziou-spered ar ouenn japanat. E 1261 eo e savas Nichiren e vreuriez. E-pad e vuhez, ar sant, mab eur pesketaer eus Awa, deut d'e zaouzek vloaz dalc'hiad ar ranngredenn Shingon, ha diwezatoc'h manac'h en unan eus manatiou Tendai ar Menez Hiei, a stourmas evit lakaat da ren e pep lec'h « Lotuzenn al Lezenn Vat » (Saddharmapundarikasûtra), neuziadur unanel ha peurc'hraet ar wirionez, hag evit diskar ar ranngredennou all, gaouiat ha trubard d'ar Vouddhaadegez wirion, dreist-holl ar Zen, dastumad diboellereziou hiniennel, hag an Douar Glan, en deus dizoareet kelennadurez ar Bouddha, o kemma betek ano ar Mestr. C'houervoni ha kasoni a lakaas e-giz-se da sevel outañ, hag ouspenn eur wech e voe darbet d'ezañ beza lazet, pe gant ar stadrenerez, a selle outañ evel eun dispac'her argollus, pe gant an engroez broudet outañ. D'an diwez, e voe harluet Nichiren en Hanternoz, en enez Sato, ma kreded e teuje enni an temz-amzer garo a-benn anezañ. Hogen eno, hep tan en eul lochig, dindan an erc'h, hogos hep boued, e prederiataas Nichiren, hag e skrivas diwar benn kelennadurez al Lotuzenn, habask e spered, rak morse ne soñjas ennañ e-unan. D'eun dra e tlee talvezout e vuhez : lakaat da anavezout Lotuzenn ar

Wirionez peurc'hraet er bed holl, hag arvar ebet morse ne c'hellas ober d'ezañ kila. Diskibien a zeue d'e harpa, kement ma kinnigas neuze ar stadrenerez e skor d'an diouganer, hogen hemañ hen nac'has o tistrei diouz an harlu. Eun nebeut bloaveziou war-lerc'h se, e kouezas Nichiren klañv, hag e varvas en eur aradenna, laouen e ene, arroud al Lotuzenn anvet « Gwerzennou an Dreamzerelez ». Ne c'hellan ober gwelloc'h, evit skeudenna spered ar ranngredenn koulz hag evit rei eun damskeud eus eun destenn-diazez, eget degas eun arroudenn bennak eus al « Lotuzenn » (78) :

(Ar Bouddha Sakyamuni a gomz)

« Heñvel oun ouz ar Vouddhaed all. Oc'h anavezout o deus an holl voudou meur a c'hoant gwriziennet-doun en o rat, bez' em eus, hervez o gouestoni, displeget d'ezo al lieslezennou gant liespoellataereziou, parabolennou hag ijinou...

Ar veulkeed a gav o flijadur en eur vuhez izel,
A zo stag a-youl d'ar varvedigez.
N'o deus ket, dindan Bouddhaed diniver,
Baleet war hent al Lezenn gevrinel ha doun,
A zo skuiz-divi gant bec'h ar poaniou,
D'ar re-se eo e prezegan an Nirvâna (79).
Hennez eo an ijin a raen gantañ
Da ambroug anezo betek Furnez ar Vouddhaed.
N'oan ket evit lavarout d'ezo :
« C'houi a c'hell holl tizout ar Vouddhaelez »,

(78) « The whole (al Lotuzenn en he fez) is..., if not the greatest, then one of the greatest religious dramas in the world ». (Soothill, The Lotus of the Wonderful Law. Introduction, p. 56).

(79) E doare an Hinayâna.



Peogwir n'oa ket c'hoarvezet c'hoaz (evito) an amzer,
Hogen bremañ, ar wir amzer a zo deut,
Hag e rankan prezeg an Doare-Karr bras.
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

Tremen a reont a rummadou da rummadou,
Paour e dellid hag a hoal-vat vihan,
Sammet gant an holl c'hlac'hariou,
Hag o chom e-touez bodou ar rendael
Evel : Beza ? pe Nann-Beza ?
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

Gwrizienna a reont ar brederouriez faos,
Kilpennek ha diblegus,
Brasonius ha leun anezo o-unan,
Diskredik, dizeeun, hep feiz.
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

An dud-se a zo diaes da salvi.
Abalamour d'an dra-se, Sariputra,
Ec'h aozan eun ijin evito
Oc'h embann eun Hent da echui ar Boan,
O tiskulia anezañ evel an Nirvâna.
Daoust d'in avat da embann an Nirvâna,
N'eo ket hemañ gwir vougerez ;
An holl draou abaoe an derou
A zo atao a eun had gant an Nirvâna.
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

Daoust d'ar Vouddhaed en amzeriou da zont
Da embann kantadou, miliadou « Koti »,
A Hent evit ar Gelennadurez,
E gwirionez, n'eus nemet an Doare-Karr dieil.
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

N'oun ket deut, amañ nag en amzer-mañ-amzer, e-barz an Nirvâna peurc'hraet ; graet em eus hepken gant va ampartiz e dibab an doareou, hag en em ziskouez a ran meur a wech e bed ar re veo.

.. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. ..

Pa zeu da veza ganet amañ e bed an dud boudou kuñv ha hegarat, a-vec'h m'emaint er bed ma c'hel-lont, en abeg d'o buhez c'hlan, gwelout ac'hanoun o tisplega al Lezenn.

.. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. ..

Holl Lezennou ar Vouddhaed, o dreisted, o c'hevri-nou, o stad ken doun, an dra-se holl a zo displeget e berr ganin-me er skleriadur-mañ war al Lezenn. Aba-lamour da se eo, e vo dleet, eur wech aet an Tathâgata en Nirvâna peurc'hraet, goude beza kehelet anezi (testenn al Lotuzenn), kaout anezi, displega anezi, dibuna anezi, diskleria anezi...

.. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. ..

An holl « sûtra » a brezeg an Tathâgata ; evit dieu-bidigez an holl voudou eo, ... ; pez a lavar a zo gwirion penn-da-benn ha n'eo ket avel c'houllo. Perak ? En abeg ma anavez an Tathâgata ha ma wel bezañs an Tri Bed evel m'emañ e gwirionez ; evitañ n'eus na ganedigez na maro, na dont e-barz na mont kuit, na Beza na Nann-Beza, na Gwirvoud na Nann-Gwirvoud, nag an doare-mañ nag an doare all ».



# KLOZADUR

Ma kemerer evit gwir lavar Schopenhauer : « Ar brederouriez wirion a zo a-natur dizoueadelezel ; ne oar netra diwar-benn eun Doue personelezel lec'hiet er-maez eus ar bed », ez eo ar Vouddhaadegez ez anat galloudusa diskouezatadur eur seurt prederouriez. Ma ne reer ket, e kavor enni atao eur pinvidikaat diarvar ar menoziou, eul ledanaat ar gwel, hag eun danvez diheskus evit an imbroud. Skoliou prederouriek e-leiz a zo diwanet war dachenn kelennadurez ar Bouddha ; a bep seurt stummou he deus houmañ kemeret hep koll morse he bezañs distrad, oc'h en em adnevezi dal-c'hmat abaoe daou vil pemp kant vloaz :

« Rusticus expectat dum defluat amnis ; at ille
Labitur et labetur in omne volubilis aevum ».

Ha war eun dro all, madelezus e vo da bep hini kentel ar Vouddhaadegez gant hec'h uhelskouer a c'houzañvidigez hag a beoc'h.

# LEVRLENNADUR

I. TESTENNOU

a) Roll pâli (testennou an Hinayâna)

*Karl-Eugen Neumann*. Die Reden Gotamo Buddhos aus der Mittleren Sammlung (Majjhimanikâyo) 3 levrenn.

— Die Reden Gotamo Buddhos. Längere Sammlung.

— Die Reden Gotamo Buddhos. Sammlung der Bruchstücke.

— Die Lieder der Mönche und Nonenn Gotamo Buddhos (Piper & Co Verlag — München 1922-24).

*Rhys Davids*. Dialogues of the Buddha, translated from the Pali (Frowde — London 1899).

*H. Oldenberg*. Vinayapitakam (e germaneg).

b) Rollou sanskritek hag all (testennou ar Mahâyâna)

*Dhammapada* (troet e germaneg, galleg, saozneg, h.a., meur a wech).

*Eugène Burnouf*. Le Lotus de la Bonne Loi (Maisonneuve 1852).

*Kern*. Saddharmapundarika (e saozneg) (levr XXI, « Sacred Books of the East ») 1909.

*Léon Feer*. Avadâna-çataka : cent légendes traduites du sanscrit (Annales du Musée Guimet, levr XVIII, Paris 1891).

*P. E. Foucaux*. Le Lalita Vistara (Annales du Musée Guimet, levr VI ha XIX, 1884, 1892).



*Esnst Windisch*. Mâra und Buddha (Leipzig 1895).

*Louis de la Vallée Poussin*. Abidharma-Koça-Sastra (Paris, Geuthner 1924). — La Siddhi de Hiuen-Tsang (Paris, Geuthner, 1928-29).

*Sylvain Lévi*. Mahâyâna Sûtralamkara (Paris, Champion).

— Deux traités de Vasubandhu : Visamtika et Trisimka (Paris, Champion).

k) Arroudou

*D. T. Suzuki*. Outlines of Mahayana Buddhism (Eastern Buddhist Society, Kyoto).

*D. Goddard*. Buddhà, Truth and Brotherhood, an Epitome of many Buddhist Scriptures (Santa-Barbara 1934).

*P. Carus*. The Gospel of the Buddha.

II. POELLADENNOU

a) Bouddhaadegez hollek

*H. Oldenberg*. Der Buddha, sein Leben, seine Lehre, seine Bruderschaft.

*G. Grimm*. Die Lehre des Buddha (München, Piper 1925).

— Die Wissenschaft des Buddhismus (München, Piper 1923).

— Das Geheimnis des Ich (Leipzig, Altmann 1920).

*H. Kitayama*. Metaphysik des Buddhismus (Stuttgart, Kohlhammer 1920).

*L. de la Vallée-Poussin.* Le Bouddhisme (Paris, Beauchesne).

— Le dogme et la philosophie du bouddhisme (id.)

— Nirvâna (id.)

*H. S. Gour.* The Spirit of Buddhism.

*Rhys Davids.* Buddhism (London 1920).

*Alexandra David-Neel.* Le modernisme bouddhiste et le Bouddhisme du Bouddha (Paris, Alcan).

b) Bouddhaadegez ar C'hreisteiz

*Metteya Ananda.* The Religion of Burma (Madras 1929).

*Lounsbery.* La méditation suivant l'Ecole du Sud (Paris, Maisonneuve 1935).

*F. Hall.* Das Lieblingsvolk Buddha's, Die Burmanen und ihre lebendiger Glaube (Berlin 1931).

k) Bouddhaadegez tibetek

*Alexandra David-Neel.* Voyage d'une Parisienne à Lhassa (Paris, Plon).

— Mystiques et magiciens du Thibet (id.).

d) Bouddhaadegez sinaat

*S. Beal.* Buddhism in China (London 1884).

*W. E. Soothill.* Les trois religions de la Chine (Paris 1934).

*Wieger.* Amidisme chinois et japonais (Hien-hsin 1928).

— Confuciisme, taoïsme, bouddhisme (id. 1930).



e) Bouddhaadegez japanat

*E. Steinilber-Oberlin.* Les sectes bouddhiques japonaises (Paris, Crès 1930).

*Ryanon Fujishima.* Le Bouddhisme japonais (Paris, Maisonneuve 1889).

*Ch. Eliot.* Japanese Buddhism (London 1935).

*D. T. Sukuzi.* Essays in Zen Buddhism.

*Otanicha Hongwanji.* Principal Teachings of the True Sect of the Pure Land.

*Umada.* La philosophie et la religion de Nitchiren.

f) Geriaduriou ar Vouddhaadegez

*Hôbôgirin.* Dictionnaire encyclopédique du Bouddhisme. Embannet gant Akademi impalaerel Japan (o teraoui emañ an embann).

Ha meur a c'heriadur bras e japaneg.

g) Kelaouennou

Buddhism in England (London).

Buddhism in Burma.

Zen (Stadou-Unanet).

Eastern Buddhist (Kyoto, Japan).

The Young East (Tokyo, Japan).

## ROLL-GERIOU

Ne gaver amañ nemet ar geriou diaesa. An neb a oar penaos e stummer geriou e brezoneg a c'hell kompren ar re all. Eur steredennig war-lerc'h eun ano a verk ez eo gwregel an ano-se. Al lizerenn v. a zeu da heul ar verbou. An droidigez a zo roet e saozneg.

*abegelez** causality.
*a-boullad* in torrents, in showers.
*a-dal* (*da*) in front (of).
*addispleg* commentary.
*adtaol* expression.
*amguz* occult.
*amzeriat* temporary.
*a-eneberez* antagonistic.
*anatadur* proof, testimony.
*annezad* dweller.
*aotreüs* permissible.
*a-ouenn* naturally.
*aradenna* v. recite.
*ardamezek* symbolical.
*ardivinkelez** mechanisation.
*argollus* dangerous.
*arliou* shade, tint.
*arnodenni* v. try, experiment.
*arroud* quotation.
*arroudenn** quotation.
*arvez* pretension.
*a-zalc'h* (*ouz*) connected (with).
*bedel* 1. cosmic 2. worldly.
*bedeliez** worldliness.
*benvegadur* organism.
*benvegadurek* organic.
*benvegenn** organ (of the body).
*berrentez** deficiency.
*berrhoalek* short-lived.
*berrsellus* short-sighted.
*berzidigez** interdiction, prohibition.
*bezañs** existence.
*bezoud* existence.
*bezout* v. = *beza.*
*birvilh* unrest, agitation.
*bonz* bonze.
*boud* being, any person or thing existing.



*bouddhaadekaat* v. convert to the Buddhist religion.
*bouddhaadegez** Buddhism.
*bouddhaadelez** Buddhism.
*bouddhaat* Buddhistic.
*bouddhaelez** Bouddhahood.
*boudoniezel* ontological.
*Brahmaad* Brahmin.
*brahmaadegez** Brahminism.
*brahmaat* Brahminic.
*brahmael* pertaining to Brahma.
*Brahman* Brahmin.
*brasonius* conceited.
*brella* v. disturb.
*brizlennek* half learned.
*brizvreutaouriezel* sophistical.
*bugadi* v. boast.
*bugeliez** childhood.
*buhezeg* living being.
*buhezegez** Life, everythiug alive.
*kac'her* muscle.
*kammveiza* v. misinterpret.
*kasta** caste.
*kealiek* ideal, existing in idea.
*kejadenn** meeting.
*kelc'hiadur* surroundings.
*kelc'htro** cycle.
*kenaozer* component.
*kenboelladel* intellectual.
*kendastum* conclusion.
*kendreantadur* interpenetration.
*kendruez** compassion.
*kengan* harmony.
*kengredoniez** mutual responsability.
*kengreizadur* concentration.
*kenouiziegez** conscience.
*kenreizadur* system.
*kensakradur* consecration.
*kenstrob* synthetical.
*kenstroll* reunion, gathering.
*kenventad** commensurableness.
*keñveriek* relative.
*keñveriel* relative.
*kinnigadur* offering.
*kleze-falc'h* scimitar.
*klokted**, *klokter* perfection.
*koazeza* v. sit up.
*kollidik* perishable.
*kollidigez** perishableness.
*konoc'ha* v. search, rummage.

*kornogekaat* v. occidentalise.
*koulouchal* v. caress, fondle.
*kouviadur* invitation.
*kraf* point, the thing to be considered.
*kredennel* doctrinal.
*kreizoun* inner self.
*kreuz* stomach.
*kroueell** foetus.
*kudennek* gloomy.
*kumuniez** (monastic) body.
*daelerez* controversy.
*damgas* half hatred.
*damgeal* intuition.
*danvezel* material.
*danvezennour* materialist.
*darevidigez** ripening.
*darvezout* v. happen.
*darvoudenn** phenomenon.
*darvoudennek* phenomenal.
*darvoudenneg* phenomenal world.
*daskemmadenn** transformation.
*dedennadur* 1. temptation 2. inclination.
*denek* human.
*denheñvelegez** anthropomorphism.



*denhontelezel* out of man's reach, beyond man's realm.
*derc'hvoud* substance.
*deskad* learner.
*deskerez* teaching.
*dezastumidigez** deduction.
*diannezlec'hiegez** homelessness.
*diarvarouriez** certainty.
*diarzao* restlessness.
*diavaezel* exoteric.
*diazezenn** basis, principle.
*diazezour* founder.
*dibaregez** peculiarity.
*dibarelez** peculiarity.
*diboellgredenn** fanaticism.
*didermenus* infinite, [boundless.
*dieil* only, unique.
*diforc'herez* schism.
*digeflusk* immobility.
*digejadur* difference.
*digevredi* v. sunder, part.
*digoazus* that cannot dwindle or disappear.
*dihanterouriek* immediate, direct.
*diheskus* inexhaustible.
*dihuigi* v. decline, pine away.

*dic'halloudez** impotence.
*dic'hrad* displeasure.
*dic'hrataat* v. repudiate.
*diogeladur* certainty.
*diogeli* v. affirm, assure.
*diogelouriez** dogmatism.
*diredek* v. come, proceed, originate.
*diskejenn** atom.
*diskleriadenna* v. explain.
*diskouezata* v. manifest.
*diskoulm* solution.
*diskredik* doubting, sceptic.
*distaoladur* rejection.
*distrilhet* abstract.
*distro* change, turning away.
*divarded** certainty.
*diwanenn** corollary.
*dizoueadelezel* atheistic.
*doareelez** nature.
*douebrederour* theosophist.
*doujadur* respect.
*dournfiñvad* gesture.
*dozien* sages.
*dreistkenedel* sublime.
*dreistdiraez* unattainable.
*dreisturziadurel* extraordinary.
*dreistweladurel* beyond vision.



*ebarzel* interior, inner.
*ebarzi* v. penetrate.
*eleveziek* modest.
*embleustrer* ascetic.
*embleustrerez* asceticism.
*embregerez* practice.
*embregerezel* practical.
*emdroad** evolution.
*emeveziadur* self-control.
*emfiñver* automaton, robot.
*emgastiz* penance (inflicted on self).
*emyoulek* voluntary.
*emlusk* self-motion.
*emskeudenni* v. imagine.
*emverzoud* consciousness.
*emzinac'h* self-renunciation.
*enboud* subject (as opposed to object).
*enkrog* grip, power.
*endalc'h* contents.
*endalc'had* contents.
*eneplavar* contradiction, denial.
*ensavet* lofty.
*ensell-imbroud-spered* introspection.
*entro** concentration.
*ermaeziadenn** exit.
*euslavar* predicate.

*fetisaat* v. concrete.
*fetisidigez** concretion.
*fiñvad* motion.
*finvezelez** finitude.
*finvezoniezel* teleologic.
*frankveizour* freethinker.
*gallusted** possibility.
*Ganga* Ganges.
*germaneg : (amañ) alamaneg.*
*glaveier : liester « glao ».*
*gorroadur* elevation, rising.
*gouestoni** ability.
*goulakaat* v. suppose.
*gourdonadur* training.
*gouzañvidigez* suffering.
*gra* action.
*gresiat* Greek.
*grounn* group.
*gwanadur*, mortification, penance.
*gweladur* vision.
*gweladurez** vision.
*gweladuri* v. contemplate.
*gwelbaka* v. visualise.
*gwenew* appearance.
*gwikefreel* mechanical.
*gwirgelennek* orthodox.
*gwiriadur-diazez* principle.
*hanterouriek* indirect.
*hedad* sequel, line.
*helennegez** learning.
*heñ-hag-heñ ; diouz* **h. h. h.** particular.
*hesent* obedient.
*hetus* pleasant.
*heuliad* consequence.
*heverk* remarkable.
*hevoud* well-being.
*hezalc'h* easy to hold.
*hiniennel* individual, particular.
*hinonder* serenity.
*hollelez** all.
*hollsperedouriez** idealism.
*hollved* universe.
*hollvedel* universal.
*hollzoueadelez** pantheism.
*hollzoueat* pantheistic.
*hollzreist* superior.
*hudoniez** magic.
*hudsteredour* astrologer.
*chadennadur* 1. chain, line 2. linking.
*c'hoarvezusted* possibility.
*imbourc'hi* v. examine, study.
*imbroud* thought, imagination.
*imbrouderez* imagination.
*imbroudi* v. think.
*yaus* positive.
*yenien* cold, cold weather.
*youlek* voluntary.



*youli* v. will, wish.
*lakadenn** record, telling.
*lamaad* Lamaist.
*lamaadegez** Lamaism.
*lean-digenvez* hermit.
*levezona* v. influence.
*liesdoueadelez** polytheism.
*lieslezenn** complex law.
*liespoellataerez* complex reflection.
*liestra** complex.
*link* subtle.
*lochig** hut.
*loc'hadur* movement.
*loudour* filthy.
*luskadenn** impulse.
*luziadell** enigma.
*meizadur* understanding.
*meizerez* comprehension.
*meizidik* comprehensive, having the quality of comprehending.
*meizour* thinker.
*mennadi* v. wish.
*menoziad* concept.
*merzadenn** perception.
*merzadennusted** perceptibility.
*merzadur* perception.
*mezevelladur* illusion.
*mezevellus* illusory.
*mordo* hesitation.
*moug* smothering.
*mougerez* extinction.
*Muzulmad* Moslem.
*nac'hus* negative.
*netraidigez** annihilation.
*neuziadur* embodiment.
*oberataad* patient.
*obererez* activity.
*oberiadegez** activity.
*oberiata* v. act.
*oberiegez** function.
*otus* haughty.
*ozac'h-meur* patriarch.
*pegadur* adherence.
*pellenn** sphere.
*penedour* penitent.
*pennderou* principle.
*penndezennad** theorem.
*pennelfenn** fundamental principle.
*penngelennadur* dogma.
*pennreiza* v. guide.
*penvesti* v. fetter, bind.
*personela* v. personalise, personify.
*personeladur* personification.
*perz ; dre b. ma* from the fact that.
*peurvantradur* complete mortification.
*peurvoudek* absolute.

*peurvoudel* absolute.
*peurzalc'hus* permanent.
*plueg** cushion.
*poell-dezastum* power of deduction.
*prederiata* v. meditate.
*primazvidigez** precocity.
*prizadur* appreciation.
*raknerz* potential force.
*rakvoud* object (as opposed to subject).
*ragevez* providence.
*ragurziadur* prearrangement.
*ranngredenn** sect.
*reizadurez** arrangement.
*reizlec'hia* v. put in the right place.
*reizvarnerez* right judgment.
*reizveizadek* logical.
*relegeier : liester « relegou ».*
*renadurez** realm.
*reolennadur* regulation.
*reolskrid* maxim.
*roadur* data.
*santadur* perception.
*santidik* sensible, perceptible.
*skeudennadur* representation.



*Skipion* Scipio.
*skleriadenn** explanation.
*skleriadur* enlightenment.
*skleried* someone enlightened.
*sklerijennadur* enlightenment.
*skolbrederouriez** scholasticism.
*Selan* Ceylon.
*selaneg* Ceylonese.
*sellour* observer.
*sened* council.
*speredelez** spirituality.
*spinac'ha* v. dry up.
*spisverzadenn** perception.
*splannanaoudek* bright and knowing.
*spluiadur* absorption.
*spluidigez** absorption.
*stradrenerez* government.
*stagelladur* bond, tie, attachment.
*sterennel* astral.
*stouadur* inclination.
*stradadenn** basis, foundation.
*strinkenna* v. crystallise.
*strisadur* narrowness.
*stronk* excrements.
*stummadenn** formula.

*tennad* stage, distance between places.
*toga* toga.
*touelladur* illusion.
*treamzerelez** eternity.
*trec'hder* superiority.
*treuzannezerez* metempsychosis.
*triad* trinity.
*tuzum* bulky, heavy.
*untuegez** partiality, unfairness.
*urziadur* organisation.
*urzierez* method.
*usved* the world beyond.
*usvedoniez** metaphysics.
*usvedoniour* metaphysician.

# HERBERC'HTIOU YAOUANKIZ

E GWALARN diweza ez eo bet embannet reolenn an herberc'htiou yaouankiz. Muioc'h eget eur reolenn a zo bet savet avat, ha digor eo bet an herberc'htiou e-pad miz eost ha bodet enno eun nebeut mat a dud. Eun dra *veo* ez int bet. Ha kaset gwelloc'h c'hoaz da benn eget hini warlene e Plouvouskan, war a lavarer. Ar soñj a oa o c'hori pell a oa ; setu kavet erfin an dud a oa ret evit he c'has da benn en doare ma oa ret.

Meur a lodenn er mizveziad buhez-se :

— eus ar 1a d'an 13 a viz eost, herberc'hti digor e Ploueskad. Eun nebeudig tud hepken.

— d'ar 14 eun emvod bras er Releg, e parrez Plouneour-Menez da geñver pardon Hanter-Eost. Daougent bennak a dud a oa en em gavet eno d'ar 15 goude kreisteiz hag evit an abadenn diouz an noz en-dro d'an tan.

— eun nebeut deveziou e Lopereg.

— erfin adalek an 20 betek an 31, e Gwezeg. Amañ hepken eo e c'heller komz eus eur « Skol-Hañv ».

— menegi a ranker ivez diou valeadenn vras war droad, a zaou zevez pep hini, graet gant darn eus an herberc'htidi : an hini genta a-dreuz menez Are evit mont eus ar Releg da Lopereg, dre Roc'h Trevezel, menez Kador, S. Kadou, menez Glujo hag ar Gervez ; an eil eus Gwezeg da venez C'homm ha da Bentrez S. Vig hag ac'hano da Zouarnenez a-hed an aod. Diou valeadenn aze ha na vint ket ankounac'haet buan gant ar re o greas.



— eun arnodenn ar Simbol a zo bet dalc'het a-barz echui.

N'emañ ket al lec'h amañ da gonta dre ar munud kement a zo c'hoarvezet. Eun nebeut eveziadennou nemetken :

1) Emvod bras hanter-eost a zo deut mat da benn. Da veza adc'hraet emañ bremañ bep bloaz.

2) Gwall aloubet e vez seurt oberou gant gallegerien o klask deski ar brezoneg. Arabat en em glemm re an holl evelato. D'ar vrezonegerien avat da zerc'hel startoc'h a se evit mirout ouz ar galleg da ober e vestr. Mat e vo ivez soñjal marteze e deveziou 'zo evit brezonegerien nemetken.

3) Ne c'hello beza talvoudus al lodenn *skol* nemet pa vo diazezet eur greizenn start. Se a zo bet ar pep gwana er bloaz-mañ, ha disteraet eo bet evit-se ar sizun wella.

4) N'eo ket bet heuliet peurvuia ar reolennou savet en araok. Perak souezi ? Eun dra da zeski da gement hini a glasko sevel eun dra bennak e Breiz, — hag e lec'h all ivez emichañs, — eo chom hep lezenni, *en araok.*

Evit echui eo ret d'in anzav am eus kavet mat tre ar spered ha ret eo trugarekaat ar re o deus kaset an oberenn da benn ha dreist pep hini an « Tad Herberc'her » ; ha war an dro e pedan ar yaouankizou d'en em gavout niverus en herberc'hti a-benn bloaz.

KENAN KONGAR.

## AR POUEZ-MOUEZ HAG AN NOTENN GREÑV EN TONIOU BREIZEK

Goulennet en deus an Ao. Roparz Hemon e niverenn « Gwalarn » miz gouere 1936, penaos e tle komzou brezonek klota ouz eun ton sonerez, ha daoust hag e tleer heulia e brezoneg ar reolenn a vez heuliet koulz lavaret en holl yezou : lakaat ar pouez-mouez bepred war eun notenn greñv ; pe daoust hag ez eus reolennou all, luzietoc'h ha kizidikoc'h, ha n'anavezomp ket.

Eur gudenn a bouez eo hounnez, ha n'oun ket, a dra sur, evit respont en eun doare klok na resis ; c'hoant am eus, avat, disklêria eun tammig va meno diwar-benn an dra-se.

Aes a-walc'h eo ar reolenn meneget gant Roparz Hemon evit barzed ha sonaozourien Bro-C'hall. Meur a frazenn sonerezel, — an darn vuia eus soniou ar Bobl, — a echu gant eun notenn greñv (eun notenn lakaet war pred kenta ar vent, hag eur pred kreñv a zo anezañ).

Ar geriou gallek ivez a zo pouezmoueziet war ar silabenn diweza, nemet ar re a echu gant eun « e » mut. Ha ne vez ket distaget an « e » mut e penn ar geriou nemet gant tud ar C'hreisteiz ; n'eus kont ebet anezañ e niver silabennou ar gwerzennou.

Aes eo, eta, lakaat silabenn diweza ar gwerzennou, hag a vez pouezmoueziet, war notenn diweza ar frazenn sonerezel, hag a vez peurliesa eun notenn greñv.



Mar bez echuet ar ger diweza gant eun « e » mut, hag ar frazenn sonerezel gant eun notenn greñv, adlavaret e vez an hevelep notenn war an eil pe an trede pred, hag a zo gwan ; ha distaget e vez en eun doare gwan-tre ar silabenn vut war ar pred-se.

Da skouer :

1. j'ai du 2. bon ta / 1. bac 2. dans ma / 1. ta 2. ba / i. tiè 2. re

1. j'ai du 2. bon ta / 1. bac 2. tu n'en / 1. au 2. ras / 1. pas

Dalc'het e vez a-wechou ar silabenn bouezmoueziet e-pad an holl vent ; hag ar silabenn vut a zo lakaet war eun notenn all, e pred kenta ar vent da heul.

Da skouer :

1. ma 2. chan / 1. delle 2. est / 1. 2. mor / 1. te

Eun direizder diouz ar reolenn eo an dra-se, pa vez lakaet eur silabenn vut war eun notenn greñv. Kollet he deus, avat, an notenn-se he nerz, dre ma vez dalc'het an notenn a-raok e-pad eun amzer hiroc'h.

Disheñvel-kenañ eo ar brezoneg diouz ar galleg : er geriou brezonek e kouez ar pouez-mouez peurliesa war an eil silabenn diweza, ha, koulskoude, hogos an holl frazennou sonerezel e gwerziou ha soniou Breiz-Izel a echu gant eun notenn greñv. Diaestre e vefe heulia ar reolenn a vez heuliet e galleg. Ret e vefe echui hogos an holl werzennou brezonek gant geriou unsilabennek. Lavarout a reor marteze e vez heuliet ar reolenn-se e saozneg, en ala-

maneg, en italianeg hag e yezou all, a vez lakaet peurliesa ar pouez-mouez war an eil silabenn diweza enno, evel e brezoneg.

Ya, hag eun diaester bras eo evit klota ar c'homzou ouz an ton. Ret eo merkout, avat, e vez niverustre e saozneg ar geriou unsilabennek hag ar geriou a zo pouezmoueziet o silabenn diweza. Ken niverus eo an daou rummad-se hag ar geriou a zo pouezmoueziet war an eil silabenn diweza. Ouspenn, distaget n'eo ket koulz lavaret, ar vogalennou goude ar silabennou pouezmoueziet, ha dic'hallus e vefe lakaat eur silabenn vut war eun notenn greñv. Da skouer : « season, reason, nation, tailor, precious, gracious, river, lessen ».

An hevelep tra a gaver alies en alamaneg.

En italianeg ivez, gwan-tre eo ar silabenn goude ar silabenn bouezmoueziet, daoust d'ezi da veza distaget en eun doare sklaeroc'h eget e saozneg.

En teir yez-se, savet eo ar pouez-mouez war an nerz.

E brezoneg, er c'hontrol, distaget e vez ar silabenn goude ar silabenn bouezmoueziet. Ken kreñv, n'eo ket, a dra sur, hag houmañ. Klevet-mat e vez koulskoude. Ar pouez-mouez n'eo ket savet war an nerz hepken ; war an toniadur ivez eo savet. Uheloc'h eo toniadur ar silabenn bouezmoueziet eget toniadur ar silabenn da heul ; ha setu perak ez eo kanus ar yez vrezonek, evel ma oa ar gresianeg koz hag al latin. Er yezou-se, savet e oa ar pouez-mouez war an toniadur hepken, ha lakaet e veze a-wechou war silabennou berr.

Er sonerez gresian, n'oa ket a notennou kreñv



hag a notennou gwan, met notennou hir ha notennou berr a oa, notennou uhel ha notennou izel. Uheloc'h e oa ar silabenn bouezmoueziet eget ar re all.

Merket em eus alies, en eur lenn toniou brezonek, e vez peurliesa uheloc'h an eil notenn diweza eget an hini diweza.

E kan-plaen an Iliz, dalc'het e vez notennou diweza ar frazennou eun nebeudik hiroc'h eget ar re all, ha, koulskoude, n'eo ket pouezmoueziet silabenn diweza ar geriou latin.

E berr, setu ar pez a gredan e vefe mat evit toniou breizek :

Pa vez echuet eur frazenn sonerezel gant eun notenn wan (war eur pred gwan eus ar vent), ret eo echui ivez ar werzenn war eur silabenn n'eo ket pouezmoueziet.

Pa vez echuet eur frazenn sonerezel gant eun notenn greñv, — hag evel-se e vez peurliesa, — gwell eo, moarvat, echui ar werzenn gant eur silabenn bouezmoueziet ; hogen e c'heller ivez echui gant eur silabenn n'eo ket pouezmoueziet.

Ret e vefe neuze, marteze, diwall na vefe ket uheloc'h toniadur an notenn diweza eget toniadur an notenn a-raok, hag a zo pouezmoueziet.

Studiet em eus diwez ar frazennou sonerezel hepken. Re hir e vefe studia amañ penaos e tle komzou brezonek klota ouz eun ton sonerez, e-barz ar frazennou. An hevelep reolennou a c'hellfed heulia, gant meur a zireizder, dre m'en deus ar pouez-

mouez nebeutoc'h a-bouez e-barz ar frazennou eget en diwez.

H. CORBES.

Geriou diaes : *ment,* mesure ; *nerz,* intensité ; *pouez-mouez,* accent tonique ; *pred,* temps ; *tonta-dur,* intonation, hauteur du son.



## BREZONEG GLAN

(Pennad tennet diouz eul lizer gant R. Jestin).

« Gwalarn » en deus bet an enor hag an dellid dispar da rei da Vreiziz eur yez c'hlanaet, eur reizskrivadur start, en eur ger eur benveg yezel par da forz pehini. Perak eta e ranker gwelout Breiziz ken ampart ha ma c'heller beza war o yez, evel J. Riou ha Y. Drezen, o skriva traou (« Troiou Kamm Alanig al Louarn » evit an hini kenta, ha « Itron Varia Garmez » evit an eil) saotret penn-da-benn gant geriou gallek. Soñj am boa bet kas d'eoc'h roll ar geriou-se da c'houlenn diganeoc'h penaos e kavec'h an dra-se. Hogen ken niverus ha ken heugus int ma ne deurvezo ket ganin hen ober. Lavarout a ran hepken : mar deo evit kenderc'hel da skriva eur yez voutet, n'eo ket ar boan plega d'ar reizskrivadur, rak kant gwech gwelloc'h e kavan eur yez c'hlan skrivet hep reizskrivadur eget eur yez hanter c'hallekaet kinniget en eur stumm direbech e-keñver ar reizskrivadur. Daoust hag ar C'hallaoued hag ar Vreiziz c'hallekaet a ra implij eus geriou brezonek pa skrivont e galleg ? Breiziz, avat, a rank diskouez n'int ket evit ober hep harp, e doare pe zoare, an dra c'hall.

Ha pa weler skrivagnerien o stourm evit ar yez o tiskouez er c'hiz-se al levezon c'hall warno, petra vo gellet gortoz a-berz ar re en em lez da vont gant ar red ? An holl vuhez e Breiz a zo mac'homet gant

ar spered estren. Gouzout a ran ez eus tud bremañ o kemer emverzout kreñv eus ar beza keltiek hag o ren eur vuhez a-unvan gant an emskiant-se. Enaouerien int, ha bez' ez eus bet evelto da entana broadeleziou. Ya, hogen tud gouest c'hoaz da veza entanet o deus kavet. An holl gudenn eo gouzout ha bez' e c'heller kavout bremañ e Breiz eun niver bras a-walc'h a dud evit en em voda a-dreñv an enaouerien hag ober an tolpad ret da gas da benn o embregadur en eur bed ma ren ennañ ar spered-gre. A-hend-all, al lenneien, bec'h ganto o stourm evit derc'hel beo enno goulou ar ouenn, a welo o hiraat etrezo hag eur werin na zalc'h d'he stlabez yez nemet dre eur boaz aet diagent gwall zister e Breiz. Ar spered keltiek a c'hello skedi e-barz eneou eus an uhela dibab ; an engroez chatalaet eo avat a gendalc'ho da gas kannaded da Baris. Touelladuriou a zo bet maget gant lod a-zivout se, o kredi edo Breiziz gouest da ziskouez o meno broadel dre an dilennidigez evel ma ra meur a bobl vihan all gwasket. Gwelet o deus n'oa nemet eun dra evit mouezerien Vreiz : kevrennou politikel gall. Sotoni an engroez, harpet-mat evel ma 'z eo en hor bro, a c'hell beza kreñvoc'h eget furnez ha feiz eun dibab bihan, kontammet e-unan, muioc'h pe nebeutoc'h, gant ar pez en deus breinet ar re all.

En abeg da se eo e kredan omp deut bremañ da vare an arnod diweza, da lavarout eo, d'an amzer ma vo gwelet ha bez' e c'hell ar brezoneg, — ar brezoneg gwirion, a zoug hon holl c'hoanag, an hini n'eus nemetañ hag a zo barrek da veva, — dont da gemer lec'h ar galleg e Breiz, pe, e gin, ha bez' e



rank chom yez eur strollad lennegourien, a isvevo e digasted eur bobl keit ha na vo ket houmañ peur-c'hallekaet en he fez. Bugale a zo o studia ar brezoneg e skoliou 'zo. N'eo ket kalz a dra ma chom ar galleg evito ar yez kenta, ar yez ret, an hini a ranker ober ganti evit ar studiou, an imbourc'hiou, koulz hag evit gounit ar bara, koulz hag evit holl zarvoudou ar vuhez. Ober a raio ar brezoneg evit darn vuia ar vugale-se evel an alamaneg pe ar saozneg studiet en hevelep doare : seblantout atao beza eur yez diret, na chomo da bleustri warni nemet an dud a galon hag a emskiant, eun isstrollad. Ma vefe ar brezoneg yez dieil ar bobl, ne vefe nemet eur c'hoari e lakaat buan e lec'h ar galleg. Siouaz !

Piou a c'hell kredi e tizo skrivagnerien Kerne saoz o fal ? Maro eo ar c'herneveg ha maro-mat. Sellit pebez poan spontus o deus Iwerzoniz evit kas o yez war-raok, hag i o c'hallout ober pez a garont en o bro.

Ar Yuzevien a zo an dud, marteze, o deus en uhela derez meizad traou ar ouenn, traou ar vroadelez. Kouezet e oa koulskoude an hebreeg da netra ; ar ouizieien a vane o-unan d'e lenn ha d'e studia. En eur stad etre ar brezoneg hag ar c'herneveg edo, gant an diforc'h avat n'oa den e-touez ar Yuzevien a-enep d'ezañ, pez a zo eun dra a bouez pa veizer peseurt kasoni a vag eun niver bras a Vreiziz a-enep o yez. Ha penaos en deus gellet an hebreeg dont da veza en-dro eur yez veo, komzet, skrivet hag implijet er skoliou-uhel, er skoliou-izel, evit ar c'henwerz, an holl labouriou, e berr, yez eur vroadelez, o terc'hel he lec'h evel forz pehini all ? Hag

an dra-se, EN EUN NEBEUT BLOAVEZIOU ? P'o deus ar Yuzevien, o tont diouz pep lec'h eus ar bed, en em vodet war eun douar nevez, ar pep gwella anezo, dare da adkroui eur vuhez vroadel.

Kalz diaesoc'h eo avat dilezel pep tra, ar stadou hag ar boaziou ker, ha mont da ouestla an holl nerziou d'eun azganedigez na baeo ket he sevenerien gant madou ar bed.

.............................................

A-walc'h em eus komzet evit hizio. C'hoant am eus atao gouzout peseurt hekleo a c'hellfe ar prederidigeziou-mañ kavout e-touez ar Vreiziz chomet breizat.

R. JESTIN.



## ER GELTED EN ISLAND

E pennad Y. M. Mab Koig diwar-benn ar Vikinged (e SAV, niv. 3, hañv 1936, p. 11) e lennomp kementmañ : « an Norvegiz a gavas er bloaz 867 Enez Island, e 985 ar Greunland, hag a savas eno trevadennou bihan ». Evit Island da vihana ar ger *kavout* ne zle ket beza reiz-tre, rak tudet e oa an enezennse d'ar mare gant Gouezeled deut eus Iwerzon. O istor n'eo ket digentel a-grenn, rak diskouez a ra mat-tre ar pez a rae war an dro nerz ha gwanded an daou rummad-tud d'an ampoent. Rei a ra tu ivez marteze da gompren gwelloc'h penaos eo bet aloubet Breiz gant an Normaned e derou an 10 vet kantved. E « Islendingabok » (levr an Islandiz) Ari Thorgisson (1067 pe 1068-1148), e lennomp kementmañ :

« Araok ma tegouezas Norvegiz, Island a oa goloet a goadou etre ar meneziou hag an aod. Neuze kristenien, anvet « Papiz » gant Norvegiz, a oa o chom eno, nemet ez ejont kuit goude, dre ma ne felle ket d'ezo beva eno gant paganed, hag e lezjont war o lerc'h levriou iwerzonek, kleier ha kammellou. A se e c'heller gwelout e oant Iwerzoniz.

Neuze eun enbroadeg vras a grogas di eus Norvegia betek ma teuas ar Roue Harald da virout outi, gant aon na vije chomet goullo ar vro ».

(Hervez eun notenn bet moulet war *The Geographical Review*, XXI, New-York 1931, p. 155).

K. K.

## AL LIDEREZ E YEZ AR BOBL

En e lizer e lavar an ao. Corre (Gwalarn, niv. 92, p. 39) e ra an Iliz roman gant al latin da yez al liderez, hag e kendalc'ho. Ya, hag ez eus abeg a-walc'h da se : mirout eur seurt « test » etrevroadel d'ar Feiz. Daou eveziadur a rin, avat :

Da genta, ne gredan ket e ve « latin an Iliz » eur yez varo. Pell a se ! En o liziri-kelc'h, o deus ar Bibien komzet a-ziwar traou ha tud hon amzer. (Emañ Pius an XI-vet o paouez embann eur seurt lizer diwar-benn ar Fiñvskeudennerez !) Gant pe latin e reont ? Da ziazez, latin prederourien gatolik ar Grennamzer, ha dreist-holl yez S. Tomaz an Akwinad, an « Doktor Aelel », — ha ne deo ket al latin-se yez Kikero pe Vergolius Maro ...N'eo ket eta ar « yez pounner ha diaes » a ra Dauzat goap outi. Degemeret he deus, en amzer-mañ, geriouskiant gresian-latin ar geriadur etrevroadel. Kalz tostoc'h ez eo ouz an italianeg hag ar galleg eget ouz yez skridou Rutilius Namantianus. Skort e van ar c'hlemmou war an dachenn-mañ.

D'an eil, ar pez a zo dudiusa ! emañ buez an Iliz oc'h eilgeria tamm-ha-tamm ouz ar re a rebech outi ne veiz ket ar Bobl yez al liderez, yez pedennou espar an Oferenn Santel dreist-holl.

Ha bet oc'h e Pariz da zeiziou bloaz-hag-hanterkant ar Yaouankiz Kristen ? Ha klevet hoc'h eus « kor komzet » ar miliadou tud yaouank-se, o pebeila, o moueziou unvanet sentus ganto, gant karm



sakr ar Pennganer, — o heulia piz-ha-piz displegidigez lidou santel an Oferenn ? Neuze hoc'h eus meizet furnez dreist an Iliz...

Ne baouezo biken a ober gant al latin, sur ! hogen pep frankiz he deus lezet gant he mibien da sevel stummou beo nevez d'o deoliez, da reiza eur bedenn gevredigezel nevez e yez an holl, an tosta 'r gwella ouz pedenn rin ar Beleg. Ha relijiuzed ouiziek a bled gant ar stumm-nevez-se eus rann ar bobl el liderez, d'e uhelaat dre lakaat ar c'hor-komz da glota feal gant danvez sakr Pedennou an Aberz-Veur.

D'ar veleien vrezoneger da *sevel buan « kor-komz an Oferenn »* (1) *e Brezoneg yac'h* ! D'an holl gatoliged vreizat da *lakaat an doare-pedi nevez-se da ober berz :* spi am eus e roy Bleunbrugiz skouer e kement-mañ eur wech c'hoaz...

G. B. KERVERZIOU.

(1) Pe « Oferenn gendivizet ».

# STOURM AR YEZOU E MALTENEZ

Maltenez, er mor Kreizdouarek, hag an enezennou tost, Gozo ha Komino, a oa poblet e 1926 gant 224.680 den.

« *Daoust d'ezi beza bras diou wech evel enez Jerze, fiñvus eo Maltenez evel Iwerzon a-bez* ». Sed a lavare eur skrivagner eus ar gelaouenn c'hallek « Le Temps ». Evidoun-me ne gredan ket e vije gwir al lavarenn a-us. Ar pez a zo gwir, avat, eo ne vez ket ar peoc'h o ren en enezenn. Rak teir yez a zo komzet enni hag evel e pep lec'h ma c'hoarvez eur seurt dra, stourm ha brezel a vez etrezo.

Maltenez a zo abaoe 1814 dindan beli ar Saozon, o deus savet enni eur repu d'o listri-brezel, hag evel just dibabet o deus da yez-stad o yez d'ezo o-unan. Ar saozneg, koulskoude, hervez jedadennou L. Tesnière, ne oa komzet nemet gant 23.304 den e 1926. An italianeg, a zo yez renkadou uhel ar bobl, a oa komzet gant 30.125 den d'an hevelep mare. An darnvuia eus ar bobl hag a zo a ouenn arabat a gomz eur rannyez arabek, ar malteg. Atao hervez Tesnière e oa, e 1926, 186.138 a dud o komz anezañ, da lavarout eo, 8 den war dek.

Diou stad a stourm dindan guz evit ar beli e Maltenez : Bro-Saoz hag Italia. « *Tresou gwirion eus ar stourm kuz-ha-muz-se a gavomp,* eme Ivona Vahl, *en eur vont gant straedou La Valette. Ar barrou-ti a luskell gant an avel, ar skritellou peget ouz ar mogeriou a vez skrivet e saozneg hag en italianeg.*



*Eus ar malteg, n'eus roud ebet ha m'hoc'h eus c'hoant hen gwelout, du war wenn, ret eo d'eoc'h prena ar* « Berka », *kelaouenn bemdeziek an enezenn* ». Hervez an hevelep skrivagnerez, hogen da zisfiziout ez eus diouti, a gav d'in, ar c'hroz war ar yez a vije o ren dreist-holl etre ar Veradurez saoz hag an Iliz, houmañ a-du gant an italianeg.

Bezet pe vezet, Bro-Saoz, he doa roet eul lezennveur d'an enezenn e 1921, a harluas an italianeg diouz ar skoliou kenta e 1932 hag a aotreas kelenn e saozneg hag e malteg. C'houero e voe kavet ar soubenn gant strollad ar vroadelourien a garfe gwelout an italianeg o tont da veza yez ar vro a-bez. P'edont e penn ar gouarnamant, an Ao. E. Mezzi, penn ar strollad ha ministr kelennadurez ar bobl, a glaskas, daoust d'al lezenn, lakaat kelenn en italianeg hag harlua ar malteg. Da heul an dra-se e voe ret d'ar vroadelourien rei o dilez eus ar gouarnamant e 1933, hag e voe lakaet a-gostez al lezenn-veur.

Bez' ez eus ivez en enezenn eun emzao a-du gant ar malteg. Heñ eo a reas lakaat e-barz al lezenn-veur ar rannbennad diwar-benn yez wirion ar vro. An emzao maltek-se en deus da stourm dizehan ouz paotred an italianeg, a glask lakaat o c'hrog war al lennegez. A-drugarez Doue e voe harpet gant Bro-Saoz, a stourme, hi ivez, ouz ar vroadelourien.

## EUR SELLIG OUZ AL LENNEGEZ MALTEK.

Maltenez n'eo ket anezi hepken eur c'hreñvlec'h, evel ma c'hellfe beza kredet hervez hor c'helaouennou bras pemdeziek. Bez' ez eo ivez eur vro vihan a zalc'h d'he yez hag a stourm eviti. Beo-buhezek

eo al lennegez enni. Eur skrivagner italiat a lavare n'eus ket pell : « *Rouez eo ar broiou, a vent gant Maltenez, a c'hell en em fougeal eus eun emzao lennegel ken ec'hon ha ken kreñv.* Chomet eo dianav al lennegez maltek-se betek bremañ. N'eus nemet eun nebeut skrivagnerien estren o dije taolet evez ouz he c'hanaouennou hag he marvailhou koz.

Daoust da levezon pouezus an italianeg, al lennegez maltek a zo bet war-raok en eun doare souezus. *Miguel A. Vassale* an hini eo a c'hell beza sellet outañ evel tad al lennegez-se. A-gevret gantañ e kaver e-leiz a skrivagnerien, marvailherien, istorourien, romantourien ha barzed. Menegomp hepken *Cuze Muscat-Azzopardi,* a skrivas da genta diwar draou boutin, hag a savas barzonegou goude dindan levezon *Dum Karm ; Ladicicu Mifaud Tommasi,* a droas kanennou sakr ; *Gie Ant. Vassale,* a savas barzonegou niverus heverk kenañ evit o liviou ; *E. Magri,* a zastumas marvailhou-pobl ; *Nice Cremona.*

Bez' e c'heller menegi ouspenn ar gwerinoniour *A. Cremona* hag an istorour *Saydon.*

Ar barz brasa a-vremañ eo hep mar ebet *Dum Karm,* a zo bet meneget dija e levezon war *Azzopardi.* Ar re bouezusa e-mesk e oberou a zo : *Ewel Ward* (1916) (Bleuniou kenta) ; *Ward Iher* (1921) (Bleuniou nevez) ; *Il musbieh tal muzueu* (Ar gleuzeur-mirdi) ; *Il ghanja tibqa* (Ar c'han a chom) ma tispleg ennañ e feiz e padelez ar c'han na varv ket. « *Pa 'z ay kuit ar goulou eus va daoulagad ha pa varvo arvest kenedus ar grouadelez en deus bamet ac'hanoun, en eun noz du, skournet, e c'hell c'hoarvezout ne vo skuilhet daeraouenn ebet war ar bez*



*a vo serret war va c'horf ha ne gouezo bleunienn ebet eus eun dourn a anavez douster an hini en deus karet hag a zalc'h koun. Hag e tremeno, marteze, an dud dievez, yen o c'halonou, hep teurel eur sell war vez ar barz war dav.*

*Ar c'han, avat, ne varv ket* ».

E gwirionez, souezus eo gwelout eur bobl vihan evel ar bobl valtenezat o stourm evit chom feal d'hec'h orin ha d'he gouenn. Souezusoc'h a se m'eo bet aloubet Maltenez gant Kartadiz, Gresianed, Spagnoled, Urz Sant Yann, Gallaoued ha Saozon tro ha tro.

Eur skouer ouspenn eo evidomp-ni Bretoned, e-mesk an holl skoueriou a ginnig d'imp ar bed.

FARNACHANAVAN.

# NOTENNOU

Hor gourc'hemennou kalonek a gasomp d'hor c'heneil Kerlann ha d'e wreg da geñver ganedigez o mabig Mikael.

■

Bennoz Doue d'ar re o deus kaset d'imp respontou d'hon enklask diwar-benn ar c'hazetennou brezonek (sellit niv. 88, p. 61). Ar respontou a zo bet betek-hen niverus ha klok a-walc'h, dreist-holl en eskopti Kemper. Souezet e chomomp, avat, o chom hep an distera tamm respont eus eskopti Sant-Brieg. Er rannvro-se koulskoude e tle beza kazetennou o voula brezoneg, peogwir e weler eur wech an amzer, war « *Breiz* », arroudou diouz kannadigou-parrez, ha na ouzomp netra diwar o fenn.

■

Dournskridou a vez kaset d'imp, pennadou-skrid a-zivout traou a bep seurt, ha deut-mat e vezont atao. Bez' e rankomp evelato degas da soñj d'hor c'henlabourerien e tleont, evit espern labour d'imp :

1. Skriva mat ha sklaer (gant eur skriverez ma c'hellont).
2. Skriva war eun tu hepken eus ar paper.
3. Lezel eur riblenn wenn ledan a-gleiz d'ar follenn, ha lezel kalz a lec'h etre al linennou.
4. Chom hep trouc'ha ar geriou e penn al linennou. War zigarez ebet ne dle eur ger beza trouc'het.

■

Eun arnodenn ar Simbol a zo bet dalc'het e Gwezeg d'an 28-vet a viz eost 1936. Ar varnerien a oa an



Aotrounez D. Kenan Kongar ha Y. ar Go. Daou zen a zo bet kavet barrek, an Aotrounez Jermen Breton ha Gabriel Jafres.

■

Eur vreutadeg diwar-benn ar brezoneg er skol a zo bet dalc'het e-pad Bleun-Brug Rosgo, d'al lun 24 a viz eost, goude kreisteiz. Danevellet gant R. Delaporte labour *Breuriez ar Brezoneg er Skoliou* ha gant Yann Fouere hini *Ar Brezoneg er Skol*, e voe digoret ar vreutadeg dindan renadur an Ao. Tremintin, kannad. Talvoudegez ar vodadenn-se, war-lerc'h hini ar Gemene, a zo bet evit merka pisoc'h ar pez a vo goulennet dizale ouz gouarnamant Paris : ar skol vrezonek n'eo mui bremañ ar vorenn a oa evit an darn vrasa betek ar bloaveziou-mañ. Da deurel evez ivez ouz an niver tud a oa o selaou, trec'h a galz d'an hini a veze peurvuia betek-hen o heulia studiadennou ar Bleun-Brug.

K. K.

■

Daou ano a zo da staga ouz anoiou ar re o deus sinet al lizer e sell peurunvani ar yez (Gwalarn, niv. 94, p. 63) : anoiou an Aotrounez Youenn Drezen ha Roperz Aodig.

■

Hor c'henvroad mat an Aotrou E. Boisecq, hag heñ pell diouz ar vro, a gendalc'h atao da labourat evit bugale Vreiz. Heñ eo unan eus ar re o deus graet ar muia evit hor c'hef « *Brezoneg ar Vugale* », dre zastum skodou bras ha bihan en-dro d'ezañ.

Emañ o paouez lakaat ober eur c'hoari nevez, eun doare c'hoari pilpod, hag a dle kaout berz bras e-

touez ar re yaouank. En aluminion eo teuzet, anezañ tri faled hag eur « stouv » graet e stumm eur Barizianez, a zo da ziskar. Ar priz dre ar post eo 5 lur (20 real).

An Aotrou Boisecq en deus lakaet ivez moula war gein eur skeudenn « Epinal » eur skrid brezonek : « *Doue ha Breiz ; Breiz da virviken ; Komzit brezoneg bepred* ». Priz an 50 eo 12 lur 50. Ar skrid dindan ar skeudenn a zo siouaz e galleg, hogen spi a zo da ober unan e brezoneg.

Evit ar re vras ez eo bet graet eun daolenn, skeudennet warni e bos eur c'hourenadenn vreizek. Ar priz eo 40 lur en aluminion hag 50 lur en arem.

Kas an arc'hant dre bostchekenn da : E. Boisecq, 68, Avenue Malakoff, Alger (Kont-red 219-20 Alger).

■

Setu amañ roll ar profou hon eus bet nevez 'zo evit « Brezoneg ar Vugale », bennoz d'an donezonourien :

An Ao. Y. Drezen : 35 l. — Teir merc'h G. B. Kerverziou : 14 l. — Abeozen : 19 l. — Dizano, Douarnenez : 50 l. — An Ao. Fred. Moyse : 10 l. — An Ao. Erwan ar Go : 10 l. — Eun Itron a vro Flandrez, evit ma c'hello Breiziz vihan deski o yez evel Flandreziz vihan : 25 l. 65. — An Ao. Mens : 10 l. — An Ao. P. ar Rest : 10 l. — en holl : 124 l. 65.

Levriou kaset :

D'ar gelaouenn « Dihunamb », evit bugale bro Wened ; 200 luriad « Prinsézig en Deur ».

Chom a ra er c'hef : 491 lur 15.

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest *Ar Merour :* Y. Drezen

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 30 lur ar bloaz (broiou estren : 35 lur)

Chomlec'h :

Boîte Postale 75, BREST

(C. C. 96-38, Rennes)

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

Yves Le Drézen
Boîte Postale 75
Brest

**Priz : 10 lur**